['petra.ew] ; dans le sens de "quoi", par contre, on l'accentue sur la seconde syllabe : [pe'tra] .

## 2) L'article défini et l'article indéfini

Nous avons vu dans la leçon précédente que l'article défini est **AN** et qu'il possède aussi dans certains cas la forme AR et AL. L'article indéfini **UN** possède également les formes correspondantes UL (devant les mots commençant par L) et UR (devant les consonnes sauf N, D, T, H, L) :

article défini : **an den, al levr, ar plac'h**
article indéfini : **un den, ul levr, ur plac'h**

Il existe pourtant une différence essentielle en ce qui concerne la prononciation. Alors que l'article défini ne porte jamais l'accent tonique, l'article indéfini est fortement accentué et ne forme qu'une unité avec un nom mono-syllabique :

| | | | | |
|---|---|---|---|---|
| **an den** | [ãn'dẽ:n] | mais | **un den** | ['ỹndẽn] |
| **al levr** | [al'lewr] | | **ul levr** | ['ylewr] |
| **ar plac'h** | [ar'pla:ɣ] | | **ur plac'h** | ['yrplax] |

## 3) Comment rendre l'adjectif partitif français ?

Il n'existe aucun mot breton correspondant à l'article partitif français "de", "du", "de la", "des". Il n'est nécessaire de mettre aucun mot devant les noms pour rendre cette notion :

| | | | |
|---|---|---|---|
| *des gens* | **tud** | *des mots* | **gerioù** |
| *de l'eau* | **dour** | *du feu* | **tan** |

## 4) Le démonstratif

Nous avons déjà vu que le breton marque la situation de façon plus précise que le français au moyen des adverbes **amañ, aze, ahont** et **eno.** De même il existe trois degrés bien caractérisés dans le démonstratif.

Le degré rapproché a pour adjectif **mañ** (cf. **amañ**)
Le degré plus éloigné a pour adjectif **se** (cf. **aze**)
Le degré éloigné a pour adjectif **hont** (cf. **ahont**)

Ces mots se joignent au nom par un trait d'union : **an ti-mañ.** Lorsque le nom est qualifié par un mot épithète c'est à cette épithète que se joint le mot démonstratif : **an ti kozh-se.**

Comme en français, le deuxième degré du démonstratif peut servir pour désigner une chose ou une personne dont on parle. **An ti-se** peut ainsi se rapporter à une maison dont il est fait mention comme à la maison voisine que l'on montre.

En ce qui concerne les démonstratifs pronoms il existe des formes spéciales pour le masculin et le féminin du singulier, formes qui sont données dans le tableau ci-après ; le pluriel est, lui, formé au moyen du substantif **AR RE** *(ceux, celles)* et l'adjectif démonstratif correspondant. De même le nom **an dra** forme avec cet adjectif une sorte de pronom neutre équivalent à "ceci" ou "cela". Pour le deuxième degré le mot **SE** a déjà été mentionné.

| **ADJECTIF** | **PRONOM** | **SINGULIER** (an dra) | **PLURIEL** (ar re) |
| --- | --- | --- | --- |
| an ... -mañ | hemañ<br>homañ | an dra-mañ | ar re-mañ |
| an ... -se | hennezh<br>honnezh | an dra-se ; se | ar re-se |
| an ... -hont | hennont<br>honnont | an dra-hont | ar re-hont |

### 5) AN AOTROU, AN ITRON, AN DIMEZELL

Ces mots traduisent les noms français "monsieur", "madame" et "mademoiselle". Dans l'interpellation directe ils s'emploient sans article : **aze emaoc'h, aotrou Go ?**

Mais par ailleurs ils sont le plus souvent précédés de l'article défini :

**Kozh eo *an* aotrou Riou, amañ emañ *an* itron Penneg, koant eo *an* dimezell Troadeg.**

Remarquer que par contre on ne met pas dans ce cas d'article devant le nom propre. Alors que l'on dit en français "monsieur Le Gall", "madame Le Goff", "mademoiselle Le Roux", la forme bretonne correcte est : **an aotrou Gall, an itron Go, an dimezell Rouz.**

| Orthographe | Prononciation | Français |
|---|---|---|
| ***levrioù*** | ['lewrju] | (des) livres |
| ***loened*** | ['lwẽ:nət] | (des) bêtes, (des) animaux |
| **koant** | ['kwãnt] | joli |
| **mat** | ['ma:d] | bon, bien |
| **fall** | ['fal] | mauvais, mal |
| **don** | ['dõ:n] | profond |
| **all** | ['al] | autre |
| **dirak** | [di'ra:g] | devant |
| **hemañ** | ['(h)ẽmã] | celui-ci |
| **hennezh** | ['(h)ẽnəs] | celui-là |
| **hennont** | ['(h)ẽnõnt] | celui-là là-bas |
| **homañ*** | ['(h)ũmã] ; ['(h)õmã] | celle-ci |
| **honnezh*** | ['(h)ũnəs] ; ['(h)õnəs] | celle-là |
| **honnont** | ['(h)ũnõnt] ; ['(h)õnõnt] | celle-là là-bas |
| **an dra** | [ãn'dra:] | la chose |
| **an dra-mañ** | [ãn'drãmã] | ceci |
| **an dra-se** | [ãn'dra:ze] | cela |
| **an dra-hont** | [ãn'draõnt] | cela là-bas |
| ***ar re-mañ*** | [ar'remã] | ceux-ci |
| ***ar re-se*** | [ar're:ze] | ceux-là |
| ***ar re-hont*** | [ar'reõnt] | ceux-là là-bas |
| **Alan** | ['a:lãn] | Alain |
| **Herve** | ['(h)ɛ̀rve] | Hervé |
| **Erwan** | ['ɛ̀rwãn] | Yves |
| **Berc'hed*** | ['bɛ̀rxət] | Brigitte |
| **Lena*** | ['lẽ:na] | Léna (Madeleine) |
| **Mona*** | ['mõ:na] | (Yvonne) |
| **Soaz*** | ['so·as] ; ['swa:z] | (Françoise) |
| **Karadeg** | [ka'ra:dək] | (aimable) |
| **Penneg** | ['pɛnək] | (têtu) |
| **Korfeg** | ['kɔrɣək] | (corpulent) |
| **Troadeg** | ['trɔ·adək] ; ['trwa:dək] | (aux grands pieds) |
| **Kefeleg** | [ke'ɣe:lək] | (bécasse) |
| **piv ?** | ['piw] ; ['pi:v] | qui ? |
| **piv eo ?** | ['piw,ew] ; ['pi:v,e] | qui est (-ce) ? |
| **petra ?** | [pe'tra:] | quoi ? |
| **petra eo ?** | ['petra,ew] | qu'est (-ce) ? |
| **trede** | ['tre:de] | troisième |
| **pevare** | [pɛ̀'va:re] | quatrième |

...

| Orthographe | Prononciation | Français |
|---|---|---|
| **un ti** | ['ønti] ; ['ỹnti] | une maison |
| **ul liv** | ['øliw] ; ['yliv] | une couleur |
| **ur mab** | ['ørmap] ; ['yrmap] | un fils |
| **ar mab** | [ar'ma:b] | le fils |
| **an daol*** | [ãn'dawl] ; [ãn'do:l] | la table |
| **ar paotr** | [ar'pawtr] ; [ar'po·tr] | le gars, le garçon |
| **ar plac'h*** | [ar'pla:ɣ] | la fille, la femme |
| **ar c'hoar*** | [ar'xɔ·ar] ; [ar'xwa:r] | la soeur |
| **an aotrou** | [ãn'nawtru] ; [ãn'notru] | (le) monsieur |
| **an itron*** | [ˌãni'trõ:n] | la dame, madame |
| **an dimezell*** | [ˌãndi'mɛ:zəl] | la demoiselle, mademoiselle |
| ***ar vugale*** | [ˌarvy'ga:le] | les enfants |
| **ar sal*** | [ar'za:l] | la salle |
| **ar stal*** | [ar'sta:l] | l'étagère |
| **ar pod** | [ar'pǫ:d] | le pot |
| **ar puñs** | [ar'pỹs] | le puits |
| **ar sac'h** | [ar'sa:ɣ] | le sac |
| **ar mestr** | [ar'mɛstr] | le maître |
| **ar miliner** | [ˌarmi'lĩ:nər] | le meunier |
| **ar menez** | [ar'mẽ:nəž] | le mont, la montagne |
| **mamm-gozh*** | [ˌmãm'gǫ:z] | grand-mère |
| **tad-kozh** | [ˌtat'kǫ:z] | grand-père |
| ***an dud*** | [ãn'dy:d] | les gens, les personnes |
| **bara**☺ | ['ba:ra] | (du) pain |
| **paper**☺ | ['papər] | (du) papier |
| **an ti-se** | [ãn'ti:ze] | cette maison (-là) |

Pevare kentel

Pempet goulenn : **PETRA EMAÑ OC'H OBER ?**

**Petra emañ oc'h ober ? — O lenn emañ.**
**Petra emañ tad-kozh oc'h ober ? — O kerzhout emañ war an hent.**
**Petra emañ ar bugel oc'h ober ? — O kousket emañ e-barzh ar gwele.**

Petra emañ al loen oc'h ober ? — O redek emañ dre ar prad.
Petra emañ Gwilhoù oc'h ober ? — O skrivañ ul lizher emañ.
Petra emañ Katell oc'h ober ? — O kanañ emañ e-barzh an ti.

PETRA EMAÑ AL LOEN OC'H OBER ?



O REDEK EMAÑ DRE AR PRAD

Petra emaon oc'h ober ? — O komz emaout. — O komz emaoc'h.
Petra emaout oc'h ober ? — O koaniañ emaon.
Petra emañ oc'h ober ? — O livañ emañ.
Petra emaomp oc'h ober ? — O kaozeal emaoc'h.
Petra emaoc'h oc'h ober ? — O kerc'hat dour emaomp.
Petra emaint oc'h ober ? — O kontañ an dud emaint.
Petra emeur oc'h ober ? — O kannañ an dilhad emeur.

Oc'h ober petra emaon ? O skrivañ emaoc'h. — O skrivañ petra emaon ? O skrivañ ul lizher emaoc'h.



O SKRIVAÑ UL LIZHER EMAÑ

O lenn petra emaout ? O lenn ul levr brezhonek emaon. — O lenn petra emañ Berc'hed ? O lenn ul levr gallek emañ.

Oc'h ober petra emañ ar vugale-hont ? O redek dre ar porzh emaint. O redek dre ar porzh emañ ar vugale-hont.




Pelec'h emañ an dud-se o komz ? War an hent emaint, ha komz kreñv emaint oc'h ober.

Pelec'h emañ al loened o peuriñ ? Er prad emaint. — Pelec'h emaoc'h o kerzhout ? War an hent emaomp. — Pelec'h emañ an dud o labourat ? Er park emaint o labourat. — Oc'h ober petra emeur er park. Oc'h arat emeur.

N'emaon ket o komz ? Eo, o komz emaout.
N'emaout ket o lenn al lizher ? Nann, n'emaon ket.
N'emañ ket o komz galleg ? Nann, o komz brezhoneg emañ.
N'emañ ket ar vugale o c'hoari er porzh ? Eo, eno emaint.
N'emañ ket ar bugel o fiñval er gwele ? Nann, o kousket emañ bremañ.
N'emañ ket ar beleg en iliz ? Eo, bez' emañ eno.
N'emeur ket o selaou ? Eo, bez' emeur o selaou bremañ. — O selaou piv emeur ? O selaou ar vugale o kanañ.

Tud yaouank o redek ha tud kozh o kaozeal. Amañ emañ ar vugale o skrivañ hag ivez o selaou. Er gwele-se emañ ar bugel bihan o kousket. Ahont emañ an dud o selaou ar beleg o komz. Eno emañ an itron Troadeg o kannañ dilhad gwenn. Emaint o sellout ouzh an dud o labourat.

*YEZHADUR*

### 1) PETRA EMAÑ OC'H OBER ? OC'H OBER PETRA EMAÑ ?

Ces deux questions ont un sens voisin et se traduisent toutes deux par "que fait-il ?" ou "que fait-elle ?". La réponse implique une action en cours de réalisation et s'exprime par la "forme progressive" du verbe.

Cette forme se construit en plaçant la particule **O** (**OC'H** devant une voyelle) devant l'infinitif du verbe : **o lenn, oc'h ober.** Cette construction correspond mot-à-mot au participe présent du français "qu'est-il faisant ?" ou, en français de Basse-Bretagne, "qu'est-ce qu'il est en train de faire ?". Cette forme progressive est d'un usage très étendu en breton. On rapprochera de l'usage anglais : "what is he doing ?".

Avec cette forme progressive (**o lenn,** par exemple) on doit employer les formes de situation du verbe **bezañ. O lenn,** dans **o lenn emañ,** joue donc le rôle de complément circonstanciel (situation dans l'action).

**2) L'infinitif du verbe**

**Lenn, kanañ, koaniañ, peuriñ, kousket, redek, labourat...** sont des formes verbales à l'infinitif. La forme infinitive se compose parfois du radical seul : **lenn, komz, selaou...,** mais le plus souvent du radical verbal suivi d'un suffixe, terminaison qui est indiquée de façon spéciale dans la liste de la page-vocabulaire : ***-añ, -iñ, -et, -ek, -at...***

Quant à **OBER,** il est un des rares verbes irréguliers de la langue.

**3) Le tutoiement**

L'usage est en gros, assez voisin de ce qu'il est en français. Dans certaines régions cependant le tutoiement est inconnu et on emploie toujours la deuxième personne du pluriel. Il conviendra de se conformer à l'usage local.

**4) Construction de la phrase** dans une réponse à une interrogation à la forme progressive.

*Premier cas :* sujet non exprimé ( = pronom personnel sujet du français)

| | |
|---|---|
| **O kanañ emaon ?** | 1) Ya, o kanañ emaoc'h<br>2) Nann, n'emaoc'h ket (o kanañ)<br><br>3) (Ya,) bez' emaoc'h<br>4) (Nann,) n'emaoc'h ket |
| **N'emaon ket o kanañ ?** | 1) Nann, n'emaoc'h ket (o kanañ)<br>2) Eo, o kanañ emaoc'h<br><br>3) (Nann,) n'emaoc'h ket<br>4) (Eo,) bez' emaoc'h |

*Deuxième cas :* sujet exprimé dans la question (il peut ne pas l'être dans la réponse)

a) Sujet au singulier

| | |
|---|---|
| **O kannañ emañ mamm ?** | 1) Ya, o kannañ emañ (mamm)<br>2) Nann, n'emañ ket (mamm) (o kannañ)<br><br>3) (Ya,) bez' emañ<br>4) (Nann,) n'emañ ket |
| **N'emañ ket mamm o kannañ ?** | 1) Nann, n'emañ ket (o kannañ)<br>2) Eo, o kannañ emañ<br><br>3) (Nann,) n'emañ ket<br>4) (Eo,) bez' emañ |

b) Sujet au pluriel

| | |
|---|---|
| **O komz emañ an dud ?** | 1) Ya, o komz emañ an dud<br>2) Nann, n'emañ ket an dud o komz<br><br>3) Ya, bez' emañ an dud o komz<br>4) N'emañ ket an dud o komz<br><br>5) Ya, o komz emaint<br>6) (Nann,) n'emaint ket<br><br>7) (Ya,) bez' emaint<br>8) N'emaint ket |
| **N'emañ ket an dud o komz ?** | 1) Nann, n'emañ ket an dud o komz<br>2) Eo, o komz emañ an dud<br><br>3) Nann, n'emaint ket (o komz)<br>4) Eo, o komz emaint<br><br>5) (Nann,) n'emaint ket<br>6) (Eo,) bez' emaint |

| Orthographe | Prononciation | Français |
|---|---|---|
| **ober** | ['o:bər] | faire |
| **oc'h ober** | [ɔx'o:bər] | faisant |
| **lenn** | ['lɛn] | lire |
| **o lenn** | [ol'lɛn] | lisant |
| **komz** | ['kõms] | parler |
| **c'hoari** | ['xwa:ri] | jouer |
| **selaou** | ['se:lɒw] ; ['se:lu] | écouter |
| **kan*añ*** | ['kã:nã] | chanter |
| **kann*añ*** | ['kãnã] | laver, blanchir, faire la lessive |
| **kont*añ*** | ['kõntã] | compter, raconter |
| **liv*añ*** | ['li:vã] ; ['liwã] | peindre, colorier |
| **skriv*añ*** | ['skri:vã] | écrire |
| **koani*añ*** | ['kwãnjã] ; ['kwãɲã] | dîner, souper |
| **peur*iñ*** | ['pø:rĩ] | paître |
| **ar*at*** | ['a:rat] | labourer à la charrue |
| **labour*at*** | [la'bu:rat] | travailler |
| **kousk*et*** | ['kuskət] | dormir |
| **kerzh*out*** | ['kɛ̆rzut] | marcher |
| **sell*out*** | ['selut] | regarder |
| **kerc'h*at*** | ['kɛ̆rxat] | quérir, chercher |
| **rede*k*** | ['re:dek] | courir, couler |
| **fiñv*al*** | ['fĩ:val] | bouger, remuer |
| **kaoze*al*** | [kaw'zɛ̆:al] ; [ko'zɛ̆:al] | causer, parler |
| **pevare** | [pɛ̆'va:re] | quatrième |
| **pempet** | ['pɛmpət] | cinquième |
| **war** | ['wa:r] ; [va:r] | sur |
| **dre** | ['dre:] | par |
| **kreñv** | ['krẽ:] ; ['krẽw] | fort |
| **gallek** | ['galək] | français |
| **brezhonek** | [bre'zõ:nək] | breton |
| **galleg°** | ['galək] | (du) français |
| **brezhoneg°** | [bre'zõ:nək] | (du) breton |
| **ar park** | [ar'park] | le champ |
| **al lizher** | [al'li:zər] | la lettre |
| **ar beleg** | [ar'bɛ:lək] | le prêtre |
| **Gwilhoù** | ['gwiʎu] | Guillaume |
| **Katell*** | [ka'tel] | Catherine |

C'hwec'hvet goulenn : **PIV A ZO ?**
**PIV A OA ?**

**Piv a zo e-kichen an ti ? Yann.**
**Piv a oa eno ? Me a oa.**
**Piv a zo o lenn al levr ? Mikael.**
**Piv a oa o kelenn ar vugale ? Ar skolaer.**
**Piv a zo laouen ? Honnezh.**
**Piv a zo klañv ? Int.**

**Erwan ha Berc'hed a oa neuze e-kichen ar mor ; bremañ emaint er gêr. Piv a zo bremañ er gêr ? Int a zo er gêr bremañ. — Al levr brezhonek a zo war an daol ; al levr gallek a oa war an daol ivez ; e-kichen al levr gallek edo al levr brezhonek neuze. — Oc'h ober petra emañ ar bugel bremañ ? O c'hoari emañ dirak an ti. Ar bugel a zo o c'hoari dirak an ti. Eno emañ o c'hoari.**




**Me a zo o komz. Te a zo o kanañ. Eñ a zo o skrivañ. Hi a zo o lenn. Ni a zo o lammat. C'hwi a zo o redek. Int a zo o kousket. Mamm a zo o kannañ.**

Alan a oa o kargañ an toull. Erwan a oa o kerc'hat laezh. Lena a oa o prenañ bara. Yannig ha Pêrig a oa o c'hoari er porzh. An dud-se a oa o kempenn an dilhad. Al loened a oa o peuriñ er prad.

Yann a oa o kerc'hat laezh ? Nann, n'edo ket. Piv a oa o kerc'hat laezh neuze ? Erwan eo a oa. Petra edo Yann oc'h ober ? O kargañ an toull edo. Bez' emañ an holl o labourat amañ ? N'emaint ket. Bez' edo an dud-se oc'h hadañ ed er park ? N'edont ket. Petra edont oc'h ober neuze ? Oc'h arat edont.

Me a zo er gêr bremañ : dec'h edon e Brest. Te a zo er skol hiziv ; bez' edos er skol dec'h ivez. N'edos ket en oferenn disul.

Bremañ emañ an itron Go o chom en ti-mañ ; n'edo ket c'hoazh o chom aze warlene. — Ni a zo o kanañ bremañ ; disadorn edomp o leñvañ. — C'hwi a zo o tremen hepken. — N'edoc'h ket o lammat dreist ar poull ?




An evn a oa o kanañ war ar bod. Bremañ emañ o nijal dre an aer.

Oc'h hadañ an ed edod neuze. O troc'hañ ar foenn emeur bremañ. Ar foenn a zo er prad hag an ed a zo er park.

Amañ emañ an itron Go o chom ? N'emañ ket. N'emañ ket an dimezell Gall en ti kennebeut ? Eo, bez' emañ.

An aotrou Kefeleg hag an aotrou Troadeg a oa o kerzhout war an hent bras. Ar bugel bihan a oa o kousket en e wele. Ar saout a oa o peuriñ er prad. N'edo ket an dimezell Karadeg er gêr kennebeut. N'edo ket ar vugale

**o c'hoari er-maez neuze. N'edo ket ar beleg en iliz ha n'edo ket ar skolaer en ti kennebeut.**



AN EVN A OA O KANAÑ WAR AR BOD
BREMAÑ EMAÑ O NIJAL DRE AN AER

*YEZHADUR*

### 1) A ZO

Nous avions vu jusqu'ici la forme EO du verbe **bezañ** dans les questions suivantes :

**Petra eo ?** *qu'est-ce ?*
**Piv eo ?** *qui est-ce ?*
**Penaos eo ?** *comment est-ce ?*

Nous avons vu également la forme EMAÑ dans les questions :

**Pelec'h emañ ?** *où est-ce ? où est-il ? où est-elle ?*
**Petra emañ oc'h ober ?** *que fait-il ? que fait-elle ?*

Nous rencontrons maintenant une nouvelle forme : A ZO. C'est celle que l'on utilise après le sujet :

**Pêr a zo bras** — **an dud a zo o kanañ**
**Pêr a zo amañ** — **an dud-se a zo eno**

## 2) Le pronom personnel

| personne | singulier | pluriel |
|---|---|---|
| 1 | me | ni |
| 2 | te | c'hwi |
| 3 masc.<br>fém. | eñ<br>hi | i, int |

## 3) L'imparfait de BEZAÑ

Il se construit comme le présent, mais il n'existe pas de forme double comparable à **eo** et **a zo.** La forme de base est **OA,** mais la différenciation se fait au moyen de deux petits mots dits "particules verbales" : ***e* oa** dans le cas correspondant à **eo,** ***a* oa** dans celui correspondant à **a zo.** Mais il existe une forme de situation correspondant à **emañ** du présent, c'est **edo.**

## 4) Construction du verbe BEZAÑ au présent et à l'imparfait de l'indicatif.

Maintenant que nous avons rencontré la forme **a zo** nous pouvons résumer les possibilités de la conjugaison aux formes affirmative et négative. Dans les tableaux suivants on donne dans une première colonne la forme du présent dans une phrase complète ; dans une seconde colonne on trouve la forme de l'imparfait qui remplacerait celle du présent dans la même phrase.

*a) avec sujet exprimé en tête*

| Pronom personnel sujet | | | | autre sujet | | |
|---|---|---|---|---|---|---|
| me | a zo | amañ | a oa | an den-se | a zo o lenn | a oa |
| te | a zo | aze | a oa | ar bugel-mañ | a zo bihan | a oa |
| eñ | a zo | ahont | a oa | ar mab | a zo o kanañ | a oa |
| hi | a zo | o c'hoari | a oa | ar plac'h | a zo o kousket | a oa |
| ni | a zo | er skol | a oa | al loened | a zo er prad | a oa |
| c'hwi | a zo | er-maez | a oa | an dud-se | a zo klañv | a oa |
| int | a zo | kozh | a oa | an dilhad-se | a zo kaer | a oa |

Le verbe reste invariable. On utilise toujours A ZO au présent et A OA à l'imparfait.

*b) avec complément circonstanciel en tête*

| sujet non exprimé = pronom personnel du français | | | sujet exprimé | | |
|---|---|---|---|---|---|
| amañ | emaon | edon | en ti | emañ an den | edo |
| aze | emaout | edos | o kousket | emañ ar bugel | edo |
| ahont | emañ | edo | o kanañ | emañ ar mab | edo |
| o c'hoari | emañ | edo | o kousket | emañ ar plac'h | edo |
| er skol | emaomp | edomp | er prad | emañ al loened | edo |
| er-maez | emaoc'h | edoc'h | en iliz | emañ an dud | edo |
| o redek | emaint | edont | en armel | emañ an dilhad | edo |
| o kempenn | emeur | edod | | | |
| Conjugaison personnelle de la forme de situation | | | invariable. **Emañ** au présent, **edo** à l'imparfait | | |

*c) avec attribut en tête :*

| conjugaison personnelle | | | sujet exprimé | | | |
|---|---|---|---|---|---|---|
| klañv | on | e oan | gwenn | eo | an ti | e oa |
| bihan | out | e oas | ledan | eo | an hent | e oa |
| kozh | eo | e oa | kozh | eo | an aotrou | e oa |
| koant | eo | e oa | koant | eo | an dimezell | e oa |
| skuizh | omp | e oamp | yaouank | eo | ar vugale | e oa |
| tev | oc'h | e oac'h | uhel | eo | er gwez | e oa |
| berr | int | e oant | gleb | eo | an dilhad | e oa |
| laouen | eur | e oad | | | | |

*d) avec BEZ' en tête :*

Deux possibilités : 1) avec le complément de situation on emploie les formes **emañ, edo** à la suite de **bez'**; 2) avec l'attribut on emploie de la même manière **eo** et **e oa.**

| conjugaison personnelle | | | sujet exprimé | |
|---|---|---|---|---|
| bez' emaon | amañ | edon | bez' eo gwenn an ti | e oa |
| bez' emaout | aze | edos | bez' eo ledan an hent | e oa |
| bez' emañ | ahont | edo | bez' eo kozh an aotrou | e oa |
| bez' emañ | o c'hoari | edo | bez' eo koant an dimezell | e oa |

| | | | | |
|---|---|---|---|---|
| bez' omp | skuizh | e oamp | bez' emañ al loened er prad | e oa |
| bez' oc'h | tev | e oac'h | bez' emañ an dud en iliz | e oa |
| bez' int | berr | e oant | bez' emañ ar vugale er [porzh | e oa |
| bez' eur | laouen | e oad | | |

*Cas du négatif*

La négation devant se placer toujours en tête **(N'eo, NE oa)** il ne peut y avoir de conjugaison avec pronom personnel exprimé et on retrouve les deux cas analogues à ceux de l'emploi ci-dessus avec BEZ' : 1) emploi de **emañ** et **edo** avec un complément de situation (dans le lieu ou l'action); 2) de **eo** et **e oa** avec l'attribut. Il n'y a pas de forme négative correspondant à l'affirmatif avec **bez'.**

| conjugaison personnelle | | | | sujet exprimé | |
|---|---|---|---|---|---|
| n'emaon | ket amañ | | edon | n'emañ ket an den en ti | edo |
| n'emaout | ket aze | | edos | n'emañ ket ar bugel o kousket | edo |
| n'emañ | ket ahont | | edo | n'emañ ket ar puñs er park | edo |
| n'emañ | ket o c'hoari | | edo | n'emañ ket ar plac'h o c'hoari | edo |
| n'emaomp | ket er skol | | edomp | n'emañ ket al loened o peuriñ | edo |
| n'emaoc'h | ket o redek | | edoc'h | n'emañ ket an dud en iliz | edo |
| n'emaint | ket er-maez | | edont | n'emañ ket ar vugale er porzh | edo |
| n'emeur | ket o kempenn | | edod | | |
| n'on | ket | bras | oan | n'eo ket gwenn an ti | ne oa |
| n'out | ket | bihan | oas | n'eo ket ledan an hent | ne oa |
| n'eo | ket | kozh | oa | n'eo ket kozh an aotrou | ne oa |
| n'eo | ket | koant | oa | n'eo ket koant ar plac'h | ne oa |
| n'omp | ket | skuizh | oamp | n'eo ket uhel ar gwez | ne oa |
| n'oc'h | ket | tev | oac'h | n'eo ket tev ar re-se | ne oa |
| n'int | ket | gleb | oant | n'eo ket gleb an dilhad | ne oa |
| n'eur | ket | laouen | oad | n'eo ket laouen an holl | ne oa |

Remarquer la différence de place des mots lorsque le sujet est exprimé :

**n'emañ ket** + sujet + complément
**n'eo ket** + attribut + sujet

### 5) ERWAN EO A OA = c'est Erwan *qui* était

Sans aborder pour le moment la construction des propositions subordonnées il a semblé bon de citer un exemple du **eo** confirmatif. Quelques exemples préciseront son emploi pour la traduction du français "c'est":

*c'est lui :* **eñ eo** *qui est-ce qui est ?* **piv eo a zo ?**
**piv a zo e-kichen an ti ? Yann eo.**
**piv eo a zo e-kichen an ti ? Yann**
**piv eo a oa eno ? me eo**
**piv a zo o lenn al levr-mañ ? Mikael eo**
**piv eo a oa o kelenn ar vugale ? an aotrou Penneg eo a oa**

### 6) ar Bugel, ar Vugale; — Taol, an Daol.

Sans article on aurait dans le premier cas : **bugel, bugale.** Ces transformations B/V et T/D sont les premiers exemples de "mutation" de l'initiale des mots que nous rencontrons. Les mutations entre mots liés par le sens jouent un grand rôle en breton comme dans les autres langues celtiques. Au cours des prochaines leçons nous apprendrons à les mieux connaître.

### 7) -IG diminutif

**Pêrig** et **Yannig** sont des diminutifs de **Pêr** et de **Yann** (cf. "Pierrot" et "Jeannot" en français). L'emploi du diminutif est très fréquent en breton et nous aurons bientôt l'occasion d'en voir d'autres exemples. On forme le diminutif en ajoutant le suffixe **-ig** au substantifs singuliers et **-ik** aux autres mots (adjectifs, adverbes...).

*GERIOU*

| Orthographe | Prononciation | Français |
|---|---|---|
| **Mikael** | [mi'ka·ɛl] ; [mi'kɛ:l] | Michel |
| **aer**☺ | [ɛ:r] | air |
| **ed**☺ | [e:d] | (du) blé |
| **foenn**☺ | [fwɛn] | (du) foin |
| **laezh**☺ | [la·ɛs] ; [lɛ:z] | (du) lait |
| **evn** | [ẽwn] ; [ẽ:n] | oiseau |
| **mor** | [mɔ:r] | mer |

•••

| Orthographe | Prononciation | Français |
|---|---|---|
| poull | [pul] | flaque, mare |
| bod | [bọ:d] | rameau |
| bara° | ['ba:ra] | (du) pain |
| skolaer | [skọ'la·ɛ̀r] | instituteur |
| oferenn* | [o'ɣɛ̀rn] ; [o'fɛ̀:rən] | messe |
| taol* | [tawl] ; [to:l] | table |
| an daol* | [ãn'dawl] ; [ãn'do:l] | la table |
| Pêrig | ['pɛ:rik] | Pierrot |
| Yannig | ['jãnik] | Jeannot |
| chom | [ʃom] | rester, demeurer |
| kelenn | ['ke:lən] | enseigner |
| kempenn | ['kɛ̃mpən] | nettoyer |
| tremen | ['trẽmən] | passer |
| karg*añ* | ['kargã] | remplir, charger |
| had*añ* | ['(h)a:dã] | semer |
| pren*añ* | ['prẽ:nã] | acheter |
| leñv*añ* | ['lẽ:vã] | pleurer |
| troc'h*añ* | ['trɔ:ɣã] | couper |
| ar*at* | ['a:rat] | labourer à la charrue |
| lamm*at* | ['lãmat] | sauter |
| kerc'h*at* | ['kɛ̀rxat] | chercher, prendre |
| nij*al* | ['ni:ʒal] | voler (en l'air) |
| hiziv | ['(h)i:ziv] ; ['(h)isjo] | aujourd'hui |
| dec'h | [dɛ̀:ɣ] ; [de:ɣ] | hier |
| bremañ | ['brɛmã] | maintenant |
| disul | [di'sy:l] | dimanche |
| disadorn | [di'sa:dɔrn] | samedi |
| warlene | [war'lẽ:ne] ; [var'lẽ:ne] | l'année dernière |
| hepken | [(h)ep'kẽ:n] | seulement |
| dreist | [drɛjst] | par dessus |
| dirak | [di'ra:g] | devant |
| an holl | [ãn'nol] | tout le monde |
| c'hwec'hvet | ['xwɛ̀xvət] | sixième |
| brezhonek | ['bre'zõ:nək] | breton (langue) |
| gallek | ['galək] | français (langue) |
| dre | [dre:] | par |
| me te | [mẽ:] [te:] | moi toi |
| eñ hi | [ẽ:] [(h)i:] | lui elle |
| ni c'hwi | [nĩ:] [xwi] | nous vous |

...

| Orthographe | | Prononciation | | Français |
|---|---|---|---|---|
| int | | [ĩnt] | | eux elles |
| e oan | edon | [e'wã:n] | ['ɛ:dõn] | j'étais |
| e oas | edos | [e'wa:z] | ['ɛ:dos] | tu étais |
| e oa | edo | [e'wa:] | ['ɛ:do] | il (elle) était |
| e oamp | edomp | [e'wãmp] | ['ɛ:dõmp] | nous étions |
| e oac'h | edoc'h | [e'wa:ɣ] | ['ɛ:dɔx] | vous étiez |
| e oant | edont | [e'wãnt] | ['ɛ:dõnt] | ils (elles) étaient |
| e oad | edod | [e'wa:d] | ['ɛ:dot] | on était |

## C'hwec'hvet kentel

### Seizhvet goulenn : **PETRA A ZO ? PETRA A ZO BET ?**<br>**PETRA A OA ? PETRA A OA BET ?**

**Petra a zo amañ ? Un tog. — Petra a zo amañ c'hoazh ? Dilhad all a zo. Un tog ha dilhad a zo amañ.**

**Petra a zo er-maez ? Tud a zo er-maez. — Petra emañ an dud-se oc'h ober ? O vont hag o tont emañ an dud-se. O komz emaint ivez.**

**Petra a oa war an daol ? Bara a oa, amanenn a oa ivez. — Bez' e oa bara hag amanenn war an daol.**

**Petra a oa er prad ? Loened a oa eno, saout, kezeg ha deñved. — Petra edo al loened-se oc'h ober eno ? O peuriñ edont.**

**Petra a zo war an iliz ? Un tour a zo. — Penaos eo an tour-se ? Uhel eo. — Un tour uhel a zo war an iliz.**

**Petra a oa o sec'hañ el liorzh ? Dilhad kannet a oa o sec'hañ. — Bez' e oa dilhad kannet o sec'hañ el liorzh.**

**Petra a zo bet er park-se ? Gwinizh a zo bet. — Hag er park all ? Gwinizh a zo bet ivez.**

**Petra a oa bet er pod-se ? Soubenn a oa bet e-barzh. — Hag er pod all-se ? Laezh a oa bet en hennezh.**




Piv a zo bet er skol hiziv ? Lena ha Mikael a zo bet. – Mona ha Paol a zo bet ivez.

Piv a zo o lenn al levr bremañ ? Berc'hed eo. – Piv a oa o kannañ dec'h ? Mamm eo a oa o kannañ.

Piv a zo bet en oferenn disul ? Tad, mamm hag ar vugale, holl int bet. An holl a zo bet en iliz.

Piv a oa bet o c'hoari er park goude merenn ? Ar vugale a oa bet.

Dilhad a oa o sec'hañ er-maez ? Nann, ne oa ket a zilhad o sec'hañ.

Gwinizh a zo er park-se ? N'eus ket, kerc'h eo a zo.

Laezh a oa bet er pod-mañ ? Ne oa ket, soubenn eo a oa bet.

Ne oa ket a gig war an daol ? Eo, bez' e oa.




Bez' ez eus mouchouerоù war ar siminal ? Nann, n'eus mouchouer ebet eno. N'eus ket a vouchouerоù war ar siminal, en armel eo emaint.

**Petra a zo e-barzh ar sac'h ? Bleud a zo e-barzh. — Bara a zo er soubenn ? Ya, bez' ez eus bara er soubenn.**

**Gwin a zo war an daol ? N'eus ket, dour ha sistr a zo avat.**

**Piv a zo o koaniañ bremañ ? An tad, ar vamm hag ar vugale. — Pelec'h emaint ? Ouzh taol emaint. — Petra emaint oc'h ober eno ? O tebriñ koan emaint. — Penaos emaint ouzh taol ? Azezet int.**

**Paol a zo bet er skol hiziv ha Mona a zo bet er skol ivez. — O-daou int bet. — Petra int bet oc'h ober er skol ? O teskiñ lenn, skrivañ ha kontañ int bet.**

**Mamm a zo bet o kas al loened er-maez ha goude eo bet o tennañ patatez a-benn koan. Dec'h e oa bet e kêr o prenañ kig, bara ha boued all evit an ti. Tad a zo bet goude merenn oc'h arat er park bihan ha goude eo bet o kerc'hat gouzer da lakaat dindan ar saout hag al loened all.**

## *YEZHADUR*

### 1) A ZO, EZ EUS

Nous avons vu dans la leçon précédente la question **piv a zo ?** *qui est...?* Nous voyons cette fois **petra a zo ?** *qu'y a-t-il ?*

**petra a zo bras ?** *qu'est-ce qui est grand ?*
**petra a zo o kouezhañ ?** *qu'est-ce qui tombe (est tombant)?*
**petra a zo aze ?** *qu'y a-t-il là ? qu'est-ce qui est là ?*

a) Quand la réponse se réfère à un objet défini, **a zo** est une forme du verbe "être" et le nom joue le rôle de sujet :

**petra a zo aze ?** **al levr a zo aze**

b) Quand dans la réponse on a un mot indéfini la construction est la même, mais le nom joue le rôle de complément direct d'objet et le verbe est le verbe "avoir" :

**petra a zo aze ?** **ul levr a zo aze**

Si la forme est la même après sujet et complément direct d'objet, **a zo** au présent et **a oa** à l'imparfait, on trouve des formes différentes au présent lorsque sujet ou complément direct ne précèdent pas le verbe, soit notamment au négatif et dans la conjugaison avec **bez'** :

**bara a zo ?** **Ya, bez' ez eus** (cf. **ya, bara a zo**)
**Nann, n'eus ket a vara**

A l'imparfait par contre il n'y a de différence que dans la particule :

a) **ar bara a zo war an daol** — **bara a zo war an daol**
**ar bara a oa war an daol** — **bara a oa war an daol**

b) **bez' e oa bara war an daol**
**ne oa ket a vara war an daol**

### 2) Singulier, pluriel, collectif

Il existe des substantifs devant lesquels on peut placer l'article indéfini, ou un adjectif numéral. Ces substantifs se rapportent à des êtres ou des choses considérés individuellement ou un à un. La forme substantive employée après l'article indéfini constitue le singulier du nom :

**ur paotr** **ul loen** **ur porzh**

Ces substantifs possèdent une forme spéciale pour le pluriel :

**paotred** **loened** **porzhioù**

Il existe une autre catégorie de substantifs qui désignent non pas des unités prises individuellement, mais des espèces considérées dans leur ensemble. Devant ces substantifs on ne peut pas utiliser l'article indéfini. En français on utilise devant eux l'article dit "partitif" *(de, du, de la)*, en breton on ne met rien :

**bara** *(du pain)* **dour** *(de l'eau)* **tan** *(du feu)*

Au point de vue grammatical ces substantifs sont, comme en français, considérés comme étant singuliers.

Il n'en est pas de même de certains substantifs qui désignent une collection d'unités, mais où chacune des unités n'est pas considérée pour elle-même :

**dilhad** *(des vêtements)* **saout** *(des vaches)* **gwez** *(des arbres)*

Ces mots sont grammaticalement considérés comme des pluriels, mais ce sont des pluriels auxquels ne correspond à proprement parler aucun singulier. Ce sont des pluriels de sens collectif.

### 3) Forme négative de l'indéfini. La mutation après A.

On sait qu'en français la forme négative de "un" est "aucun" et celui de "une" est "aucune". Mais ces mots ne peuvent s'employer qu'avec des singuliers individualisés (aucun homme, aucune personne). Le correspondant breton de ces deux mots est **EBET**, mot qui se place après le substantif qu'il caractérise :

| | |
|---|---|
| ***un* den a zo eno** | **n'eus den *ebet* eno** |
| **bez' ez eus *un* ti kozh** | **n'eus ti kozh *ebet*** |

Remarquer que ce mot est accentué sur la dernière syllabe.

Après les noms singuliers ayant un sens d'ensemble on emploie en français l'expression "pas de". Son correspondant est en breton **KET A ...**

| | |
|---|---|
| **bara a zo** | **n'eus ket a vara** |
| **bez' ez eus dour** | **n'eus ket a zour** |
| **tan a zo en oaled** | **n'eus ket a dan en oaled** |

On voit que la préposition A utilisée modifie l'initiale du nom qu'elle précède, provoquant une "mutation" dans la forme de ce nom. La série des mutations étant très complète après ce petit mot **a,** celui-ci nous servira d'outil pour une première vue sur ces mutations.

Négatif des noms au pluriel. — Le cas est le même qu'en français et il convient de distinguer entre les pluriels de noms singuliers et les pluriels de sens collectif.

Pluriel des noms singuliers : on a le choix entre faire usage du pluriel précédé de **ket a** ou préférer le singulier suivi de **ebet :**

| | |
|---|---|
| **paotred a zo** | **n'eus ket a baotred** |
| **bez' ez eus paotred** | **n'eus paotr ebet** |

Ce choix n'existe pas pour les pluriels de sens collectif :

| | |
|---|---|
| **dilhad a zo**<br>**bez' ez eus dilhad** | **n'eus ket a zilhad** |

### 4) Les mutations après A

Dans ce *premier cas de mutation* la préposition A, qui suit **ket** dans la phrase négative, provoque dans les noms qui la suivent la série complète des mutations par adoucissement de l'initiale. Il sera bon d'apprendre par coeur le tableau ci-après pour se pénétrer du mécanisme de ces mutations.

| | | |
|---|---|---|
| **K** →→→→→ **G** | Kezeg a zo | N'eus ket a gezeg |
| **T** →→→→→ **D** | Tud a zo | N'eus ket a dud |
| **P** →→→→→ **B** | Per a zo | N'eus ket a ber |
| **G** →→→→→ **C'H** | Gouzer a zo | N'eus ket a c'houzer |
| **GW** →→→→ **W** | Gwin a zo | N'eus ket a win |
| **D** →→→→→ **Z** | Dilhad a zo | N'eus ket a zilhad |

| | | | |
|---|---|---|---|
| **B** | →→→→→ **V** | Bara a zo | N'eus ket a vara |
| **M** | →→→→→ **V** | Mel a zo | N'eus ket a vel |

Ce sont là les mutations telles qu'on les écrit. En fait, vous vous rendrez compte que, dans la prononciation, de nombreuses autres consonnes sont soumises également à la mutation initiale par adoucissement. Mais l'alphabet manquerait des lettres nécessaires pour les représenter, sauf **j** et **z** qui pourraient servir pour les mutations de **ch** et de **s.**

**Les mutations après O**

La particule O que l'on place devant l'infinitif provoque dans l'initiale de celui-ci une série de mutations moins complète que donne le tableau ci-après :

| | | | |
|---|---|---|---|
| **G** →→→→→ **C'H** | Gortoz | O c'hortoz |
| **GW** →→→→ **W** | Gwerzhañ | O werzhañ |
| **D** →→→→→ **T** | Dont | O tont |
| **B** →→→→→ **V** | Bezañ | O vezañ |
| **M** →→→→→ **V** | Mont | O vont |

**5) Le participe passé. Passé composé et plus-que-parfait**

Le participe passé se forme normalement en ajoutant le suffixe **-et** au radical du verbe. C'est ainsi que le verbe **azezañ** *(s'asseoir),* dont le radical est **azez,** fait au participe passé, **azezet.** Cependant le participe passé du verbe auxiliaire **bezañ** est irrégulier : c'est **bet.**

Le verbe **bezañ** servant d'auxiliaire à lui-même, nous saurons ainsi le conjuguer, avec les formes que nous avons apprises pour le présent et l'imparfait, aux temps composés correspondants. En ce qui concerne la construction de la phrase il convient de remarquer que **bet** peut se placer en tête de phrase. Le tableau ci-après en tient compte.

Important : il n'y a pas de formes spéciales de situation aux temps composés. A **amañ emañ** et **aze edo** correspondent **amañ eo bet** et **aze e oa bet.**

| PASSE COMPOSE | | | |
|---|---|---|---|
| me a zo bet | bet on | bez' on bet | n'on ket bet |
| te a zo bet | bet out | bez' out bet | n'out ket bet |
| eñ a zo bet | bet eo | bez' eo bet | n'eo ket bet |
| hi a zo bet | bet eo | bez' eo bet | n'eo ket bet |
| ni a zo bet | bet omp | bez' omp bet | n'omp ket bet |
| c'hwi a zo bet | bet oc'h | bez' oc'h bet | n'oc'h ket bet |
| int a zo bet | bet int | bez' int bet | n'int ket bet |
| | bet eur | bez' eur bet | n'eur ket bet |

| PLUS-QUE-PARFAIT | | | |
|---|---|---|---|
| me a oa bet | bet e oan | bez' e oan bet | ne oan ket bet |
| te a oa bet | bet e oas | bez' e oas bet | ne oas ket bet |
| eñ a oa bet | bet e oa | bez' e oa bet | ne oa ket bet |
| hi a oa bet | bet e oa | bez' e oa bet | ne oa ket bet |
| ni a oa bet | bet e oamp | bez' e oamp bet | ne oamp ket bet |
| c'hwi a oa bet | bet e oac'h | bez' e oac'h bet | ne oac'h ket bet |
| int a oa bet | bet e oant | bez' e oant bet | ne oant ket bet |
| | bet e oad | bez' e oad bet | ne oad ket bet |

### 6) L'indéfini ALL

Ce mot qui signifie "autre" se place dans la phrase exactement comme les démonstratifs **mañ, se** et **hont.** Deux différences cependant :

– au point de vue orthographique : on ne met pas de trait d'union entre **all** et le nom ou le qualificatif qui le précède ;

– au point de vue prononciation : **all** porte toujours l'accent principal.

**an den all** **un den all** **tud all** **den all ebet**
**an den kozh all** **un den kozh all** **tud kozh all**

| Orthographe | Prononciation | Français |
|---|---|---|
| seizhvet | ['sɛjzvət] | septième |
| ket a | ['ke:da] | pas de |
| holl, an holl | ['ol] ['ãn'nol] | tout, tous ; tout le monde |
| ebet | [e'be:d] | aucun |
| avat | [a'va:d] | mais, cependant |
| a-benn | [a'bɛn] | pour (temporel) |
| dindan | [dĩn'dã:n] | sous, dessous |
| goude | ['gu:de] | après |
| ouzh taol | [us'tawl] ; [us'to:l] | à table |
| e kêr | [e'kɛ:r] | en ville |
| bet | ['be:d] | été (de "être") |
| eus, n'eus ket | [ø:z] [nøs'ke:d] | a n'a pas |
| o-daou | [o'dɒw] | tous les deux |
| kas | ['kas] | envoyer, emporter |
| dont | ['dõnt] | venir |
| mont | ['mõnt] | aller |
| debr*iñ* | ['dɛ:brĩ] | manger |
| desk*iñ* | ['deskĩ] | apprendre |
| sec'h*añ* | ['sɛ̆:ɣã] | sécher |
| tenn*añ* | ['tɛnã] | tirer |
| gwerzh*añ* | ['gwɛ̆rzã] | vendre |
| kouezh*añ* | ['kwe:žã] | tomber |
| azez*añ* | [a'ze:žã] | s'asseoir |
| ar*at* | ['a:rat] | labourer à la charrue |
| laka*at* | [la'ka:d] | mettre |
| gortoz | ['gɔrtoš] | attendre |
| tog *-où* | ['to:g] ; ['tok] | chapeau |
| pod *-où* | ['pǫ:d] | pot |
| park *-où* | ['park] | champ |
| boued *-où* | ['bwe:d] | nourriture |
| taol* *-ioù* | ['tawl] ; ['to:l] | table |
| levr *-ioù* | ['lewr] ; ['le:vr] | livre |
| koan* *-ioù* | ['kõ·ãn] ; ['kwã:n] | repas du soir |
| skol* *-ioù* | ['skǫ:l] | école |
| loen *-ed* | ['lõ·ẽn] ; ['lwẽ:n] | bête, animal |
| sac'h | ['sa:ɣ] | sac |
| kig° | ['kik] ; ['kig] | (de la) viande |
| kerc'h° | ['kɛ̆rx] | (de l') avoine |
| bleud° | ['blø:d] | (de la) farine |

...

| Orthographe | Prononciation | Français |
|---|---|---|
| **boued**° | ['bwe:d] | (de la) nourriture |
| **gwin**° | ['gwĩ:n] | (du) vin |
| **mel**° | ['me:l] | (du) miel |
| **sistr**° | ['sistr] ; ['ʃistr] | (du) cidre |
| ***gwez*** | ['gwe:ž] | (des) arbres |
| ***saout*** | ['sɒwt] | (des) vaches |
| **gwinizh**° | ['gwĩ:nis] | (du) froment |
| **gouzer**° | ['gu:zər] | (de la) litière |
| ***dilhad*** | ['diʎat] | (des) vêtements |
| ***kezeg*** | ['ke:zek] | (des) chevaux |
| ***deñved*** | ['dẽ:vət] | (des) moutons |
| **soubenn**° | ['su:bən] | (de la) soupe |
| **soubenn*** ***-où*** | ['su:bən] | soupe |
| **merenn*** ***-où*** | ['mɛ̃:rən] ; ['mɛ̃rn] | repas de midi |
| **liorzh*** ***-où*** | ['li:ɔrs] | jardin, enclos |
| **armel*** ***-ioù*** | ['arməl] | armoire |
| **siminal*** ***-où*** | [si'mĩ:nal] | cheminée |
| **mouchouer** ***-où*** | [mu'ʃu:ər] | mouchoir, fichu |
| ***patatez*** | [pa'tatəs] | (des) pommes de terre |
| **amanenn**° | [a'mã:nən] ; [a'mãn] | (du) beurre |

**Observations sur le vocabulaire**

1) Les noms féminins sont suivis d'un astérisque : **skol***

2) Le pluriel du nom singulier est donné à droite en italiques : **liorzh** * ***-où***.

3) Les mots pluriels sont en italiques : ***kezeg***. Les mots désignant des matières non divisibles en unités sont suivis du petit signe °: **gwinizh**°.

Seizhvet kentel

Eizhvet goulenn : **PELEC'H EZ EUS ?**
**Pelec'h e oa ? Pelec'h e vo ?**

**Pelec'h ez eus dour ? E-barzh ar puñs.**
**Pelec'h ez eus tud o kanañ ? E-barzh an iliz.**

Pelec'h e oa bugale o redek ? War an hent.
Pelec'h e vo marc'had diriaou ? E Lannuon.

Pelec'h ez eus chas oc'h harzhal ? E porzh an amezeg.
Pelec'h e oa kalz avaloù ? E liorzh ar c'hastell.
Pelec'h e vo dilhad kaer ? E stal ar c'hemener.
Pelec'h ez eus bet glav dec'h ? Du-mañ.
Pelec'h e oa bet gouel disul ? E ti an aotrou.
Pelec'h e vo kalz tud ? E pardon ar Folgoad.

El levr-mañ ez eus kalz skeudennoù. – Bez' ez eus kalz bugale e porzh ar skol. – Bez' e oa kalz tud en oferenn disul. – Dindan ar gwez bras-se ez eus kalz disheol. – Dilun e oa bet kalz tud en aod o pesketa. – Er gwez-se e vo per kaer er bloaz-mañ.



DILUN E OA BET KALZ TUD O PESKETA

Petra a vo da lein ? Kafe laezh ha bara amanenn.
Petra a zo da verenn ? Kaol gant kig moc'h sall.
Petra a oa bet da goan ? Soubenn ar c'hig fresk.




Kazeg ar miliner a zo bet o laerezh e park an ti all.
Bez' e oa bet kalz glav disul diwezhañ.
Kalz loened a zo bet e foar ar miz tremen.
Ne oa den ebet dirak ti ar c'higer.
Deñved a zo o peuriñ war ar menez.
N'eus bet den ebet o kerc'hat boued d'ar saout.
Levrioù ha kaieroù a zo e sac'h Annaig.
Ur c'hi hag ur c'hazh a zo en ti-mañ ; ar c'hi a zo drouk, ar c'hazh avat a zo koant.
Ur puñs brav a zo e porzh Kernevez an Traoñ ; dour ar puñs-se a zo mat-tre da evañ.
Moc'h Pêr a oa bras ha mat da lazhañ.
Dilhad kaer merc'h ar micherour.

| | |
|---|---|
| *K*empenn kezeg kaer. | Kezeg kaer a zo da *g*empenn. |
| *T*ennañ patatez ar park bras. | Kalz patatez a vo da *d*ennañ er park. |
| *P*renañ pesked ha kig. | Pesked ha kig a vo da *b*renañ a-benn ar pred. |
| *G*ounit arc'hant bras. | Arc'hant bras a zo da *c'h*ounit. |
| *Gw*erzhañ ar saout laezh. | Saout laezh a zo da *w*erzhañ. |
| *D*ebriñ boued mat. | Boued mat a oa eno da *z*ebriñ. |
| *B*oueta ar moc'h. | Kalz moc'h a vo da *v*oueta. |
| *M*alañ gwinizh er vilin. | Ar miliner a zo o *v*ont da *v*alañ. |

**1) Le verbe "avoir"**

| | |
|---|---|
| **Pelec'h ez eus ?** | *Où y a-t-il ?* |
| **Pelec'h e oa ?** | *Où y avait-il ?* |
| **Pelec'h e vo ?** | *Où y aura-t-il ?* |

Les temps composés se construisent avec **BET** :

| | |
|---|---|
| **Bet ez eus tud** | *Il y a eu du monde* |
| **Bet e oa tud** | *Il y avait eu du monde* |
| **Bet e vo tud** | *Il y aura eu du monde* |

Questions sur l'objet :

| | | |
|---|---|---|
| **Petra a zo ?** | *Qu'y a-t-il ?* | **Tud a zo** |
| **Petra a oa ?** | *Qu'y avait-il ?* | **Tud a oa** |
| **Petra a vo ?** | *Qu'y aura-t-il ?* | **Tud a vo** |

Pour les temps composés :

| | |
|---|---|
| **Petra a zo bet ?** | **Tud a zo bet** |
| **Petra a oa bet ?** | **Tud a oa bet** |
| **Petra a vo bet ?** | **Tud a vo bet** |

Après **pelec'h,** un complément circonstanciel ou **bet,** la forme verbale est introduite par **E** (ou **ez**). Après **petra** ou un complément direct d'objet c'est **A** que l'on trouve. Ces petits mots E et A sont ce que l'on nomme des "particules verbales".

**2) Le verbe "être"**

Question sur l'état : **Penaos eo ?** *Comment est-il ?*

| | |
|---|---|
| **Klañv eo** | *Il est malade* |
| **Skuizh e oa** | *Il était las* |
| **Laouen e vo** | *Il sera gai* |

Question sur la personne : **Piv a zo ?** *Qui est ?*

| | |
|---|---|
| **Me a zo klañv** | *Je suis malade* |
| **Te a oa skuizh** | *Tu étais las* |
| **Eñ a vo laouen** | *Il sera gai* |

On retrouve ici les deux particules verbales, E s'employant après l'attribut et A après le sujet.

Pour former les temps composés on se sert également de **BET** :

| | | | | |
|---|---|---|---|---|
| **Klañv omp bet** | ou | **Bet omp klañv** | ou | **Ni a zo bet klañv** |
| **Skuizh e oac'h bet** | | **Bet e oac'h skuizh** | | **C'hwi a oa bet skuizh** |
| **Laouen e vint bet** | | **Bet e vint laouen** | | **Int a vo bet laouen** |

### 3) Le complément du nom

| | |
|---|---|
| **Ti Anna** | *La maison d'Anne* |
| **Porzh an amezeg** | *La cour du voisin* |
| **Kazeg ar miliner** | *La jument du meunier* |

Le complément du nom s'exprime très simplement par la juxtaposition des mots comme dans le français "Villeneuve-le-Roi".

Cette construction sert aussi pour des expressions telles que **kig moc'h** *(de la viande de porc)*, **bara segal** *(du pain de seigle)*, **kafe laezh** *(du café au lait)*, **bara amanenn** *(du pain beurré)*.

### 4) La mutation K / C'H

| | | |
|---|---|---|
| **ki** | **ar c'hi** | **ur c'hi** |
| **kaol** | **ar c'haol** | |
| **kiger** | **ar c'higer** | **ur c'higer** |

Après l'article, le **K** initial d'un nom masculin devient **C'H.** C'est la seule mutation qui se produise dans un nom masculin au singulier après l'article (cas de mutation n° 7).

### 5) La préposition DA

Dans la leçon précédente nous avons vu que **A** correspond à la préposition française *de* : **n'eus ket a dud** *(il n'y a pas de monde)*. **DA** correspond au français *à* devant un substantif comme devant un infinitif : **laezh da evañ da lein** *(du lait à boire à déjeuner)*.

Comme A, DA provoque dans les mots qui le suivent les mutations "ordinaires" du premier cas, série de mutations la plus complète.

La particule verbale **A** provoque les mêmes mutations. C'est ainsi que **vo,** dans "a vo", est pour **Bo.**

## 6) TRE et KALZ

La notion d'intensité rendue en français par "très" peut s'exprimer en breton par un certain nombre de mots dont **tre.** Ce mot se place après l'adjectif ou l'adverbe qu'il modifie et il lui est joint, dans l'écriture, par un trait d'union : **mat-tre** *(très bon, très bien).*

**Kalz** correspond au français "beaucoup (de)". Ce mot peut se placer devant des mots au pluriel ou des mots au singulier désignant des matières indivisibles en unités : **kalz tud** *(beaucoup de personnes),* **kalz kafe** *(beaucoup de café).*

On l'emploie le plus volontiers sans aucun mot de liaison. Toutefois on peut aussi le faire suivre de **a** : **kalz a dud, kalz a gafe.** Cette construction rappelle l'expression française "beaucoup de" et lors de son emploi on fera attention à la mutation, obligatoire après **a.**

*GERIOU*

| Orthographe | Prononciation | Français |
|---|---|---|
| **ki** ***chas*** | [ki:] [ʃas] | chien chiens |
| **kig**⊙ | ['kik] ; ['kig̥] | viande |
| **glav**⊙ | ['glaw] | pluie |
| ***gwez*** | ['gwe:ž] | arbres |
| ***moc'h*** | ['mǫ:ɣ] | porcs, cochons |
| ***per*** | ['pe:r] | poires |
| ***saout*** | ['sɒwt] | vaches |
| ***kaol***⊙ | ['kawl] ; ['ko:l] | choux, (du) chou |
| **kazh** | ['ka:z] | chat |
| **aod*** ***-où*** | ['awt] ; ['o:d] | côte, grève |
| **pred** ***-où*** | ['pre:d] | repas |
| **lein*** ***-où*** | ['lɛ̃jn] | déjeuner |
| **bloaz** ***-ioù*** | ['blɔ˙aš] ; ['blwa:z] | an |
| **gouel** ***-ioù*** | ['gwe:l] ; ['gu˙əl] | fête |
| **traoñ** ***-ioù*** | ['trãw] | bas, val |
| **miz** ***-ioù*** | ['mi:z] | mois |
| **foar*** ***-ioù*** | ['fɔ˙ar] ; ['fwa:r] | foire |
| **merc'h*** ***-ed*** | ['mɛ̀rx] | fille |
| **dañvad** ***deñved*** | ['dã:vat] ['dẽ:vət] | mouton moutons |
| **kafe**⊙ | ['kafe] | café (produit) |

...

| Orthographe | Prononciation | Français |
|---|---|---|
| **arc'hant☺** | ['arxãnt] | argent |
| **kastell** | ['kastəl] | château |
| **disheol☺** | ['disɛwl] | ombre (du soleil) |
| **kazeg*** | ['ka:zək] | jument |
| **kaier** ***-où*** | ['kajər] | cahier |
| **aval** ***-où*** | ['a:val] | pomme |
| **marc'had** ***-où*** | ['marxat] | marché |
| **merenn*** ***-où*** | ['mɛ̀:rən] ; ['mɛ̀rn] | déjeuner (de midi) |
| **milin*** ***-où*** | ['mi:lĩn] | moulin |
| **skeudenn*** ***-où*** | ['skø:dən] | image |
| **pardon** ***-iou*** | ['pardõn] | pardon (fête religieuse) |
| **kiger** ***-ien*** | ['ki:gər] ; ['ki:g̡ər] | boucher |
| **miliner** ***-ien*** | [mi'lĩ:nər] | meunier |
| **micherour** ***-ien*** | [mi'ʃe:rur] | ouvrier, artisan |
| **amezeg** | [a'me:zək] | voisin |
| **amanenn☺** | [a'mã:nən] ; [a'mãn] | beurre |
| **bara amanenn☺** | ['ba:ra'mãn] | pain beurré |
| **kafe laezh☺** | ['kafe'lɛ:z] | café au lait |
| **Lannuon** | [lãn'ny:õn] | Lannion |
| **ar Folgoad** | [ar'folgɔat] | Le Folgoet |
| **gounit (gounez)** | ['gu:nit] ['gu:nes] | gagner |
| **ev*añ*** | ['e:vã] | boire |
| **lazh*añ*** | ['la:zã] | tuer |
| **mal*añ*** | ['ma:lã] | moudre |
| **gwerzh*añ*** | ['gwɛ̀rzã] | vendre |
| **kerc'h*at*** | ['kɛ̀rxat] | chercher (ramener) |
| **harzh*al*** | ['(h)arzal] | aboyer |
| **laer*ezh*** | ['la·ɛ̀rəs] ; ['lɛ̀:rəs] | voler |
| **pesketa** | [pes'keta] | pêcher |
| **boueta** | ['bweta] | alimenter, nourrir |
| **mat** | ['ma:d] | bon, bien |
| **drouk** | ['dru:g] | mauvais, mal |
| **fresk** | ['fresk] | frais |
| **sall** | ['sal] | salé |
| **seizh** | ['sɛjs] | sept |
| **eizhvet** | ['ɛjzvət] | huitième |
| **diwezhañ** | [di'vɛ:žã] ; [di'wɛ:žã] | dernier |
| **du-mañ** | ['dymã] | chez nous |
| **kalz** | ['ka·lz] ; ['kals] | beaucoup |

...

| Orthographe | Prononciation | Français |
|---|---|---|
| **tre** | ['tre:] | tout à fait, très |
| **da** | ['da:] | à |
| **diriaou** | ['di'rjɒw] | jeudi |
| **a vo** | [a'vọ:] | sera |
| **e vo** | [e'vọ:] | sera |

**Observation** — L'infinitif **gounit** est irrégulier ; le radical verbal étant **gounez-,** le verbe est par ailleurs tout à fait régulier.

Eizhvet kentel

Navet goulenn : **DA BIV EO ?**

**Da biv eo ar c'hafe-se ? Din-me eo.**
**Da biv eo an tog glas ? Dit-te eo.**
**Da biv e vo ar per-mañ ? Dezhañ e vint.**
**Da biv eo bet ar gwer-se ? Dezhi int bet.**
**Da biv e oa bet an dilhad nevez ? Dimp-ni e oant bet.**
**Da biv e vo bet ar boued mat-se ? Deoc'h-c'hwi e vo bet.**
**Da biv e oa ar moc'h lart-hont ? Dezho e oant.**

**Piv eo hemañ ? Ur breur din eo. — Breur eo din.**
**Piv e oa hennezh ? Ur mignon dit e oa. — Mignon e oa dit.**
**Piv eo honnont ? Ur c'hoar dezhañ eo. — C'hoar eo dezhañ.**
**Piv e oa ar re-se ? Kerent dimp e oant. — Kerent e oant dimp.**
**Piv eo ar vugale-se ? Bugale deoc'h int. — Bugale int deoc'h.**
**Piv e vo an dud-se ? Mignoned dezho e vint. — Mignoned e vint dezho.**

**Da biv eo ar c'hi-mañ ? Din.**
**Da biv an ti bras-hont ? Dit.**
**Da biv e oa ar park-se ? Dezhañ (e oa).**
**Da biv e vo gloan an deñved ? Dezhi (e vo).**
**Da biv eo bet ar gwin-se ? Dimp eo bet.**




Da biv e oa bet ar boued all ? Deoc'h e oa bet.
Da biv e vo bet ar bleud gwinizh ? Dezho e vo bet.

N'eo ket Yann breur da Alan ? Eo, breur eo dezhañ. – Ur breur da Alan eo Yann.

Ne oa ket Gweltaz ha Berc'hed breur ha c'hoar ? Eo, breur ha c'hoar e oant. Gweltaz a zo breur da Verc'hed ha Berc'hed a zo c'hoar da Weltaz. Breur ha c'hoar int.

Kenderv da Weltaz eo Kadoù. Kadoù a zo breur da Bêr ; Pêr a zo eta ivez kenderv da Weltaz ha kenderv da Verc'hed.

Petra eo ? Un troad din. – Ul levr dit. – Ur c'haier dezhañ. – Ur c'hoef dezhi. – Arc'hant dimp. – Kezeg deoc'h. – Levrioù dezho.

Ar c'hreion du a zo din hag an hini ruz a zo dit. Dezhañ eo ar gouriz glas-mañ. Bez' eo al laezh-se dezhi.

Ar c'hi du-se eo ki an ti all. Kezeg Pêr an Du eo ar c'hezeg-hont. Deoc'h-c'hwi e vo an tamm kig-se ? Ar c'hig-se a zo kig dañvad.

| | |
|---|---|
| Kenderv Kadoù | Ur c'henderv da Gadoù |
| Troad Tangi | Un troad da Dangi |
| Park Pêr | Ur park da Bêr |
| Gloan Glaoda | Gloan da C'hlaoda |
| Gwele Gweltaz | Ur gwele da Weltaz |

| | |
|---|---|
| **Deñved Divi** | **Deñved da Zivi** |
| **Breur-kaer Barba** | **Ur breur-kaer da Varba** |
| **Mevel Mari** | **Ur mevel da Vari** |

*YEZHADUR*

**1) DA BIV EO ? DIN EO**

Nous avons appris dans la leçon 5 les formes du pronom personnel ordinaire ou pronom sujet. Lorsqu'une préposition introduit le pronom personnel comme dans le cas de la présente leçon ("A qui est-ce ? – C'est à moi") on a, suivant la personne, des formes rappelant beaucoup la conjugaison des verbes aux temps personnels :

| | | | | |
|---|---|---|---|---|
| 1. | da + me | **din** | da + ni | **dimp** |
| 2. | da + te | **dit** | da + c'hwi | **deoc'h** |
| 3. | da + eñ | **dezhañ** | da + int | **dezho** |
| | da + hi | **dezhi** | | |

Les formes **deomp** et **dezhe** sont également admises à la place de **dimp** et de **dezho.**

**2) UR BREUR DIN** "un frère à moi"

Cette forme est largement utilisée en breton pour exprimer l'idée de possession, d'appartenance, de relation de parenté, etc.

Exemples :

| | |
|---|---|
| **breur Pêr** | *le frère de Pierre* |
| **breur da Bêr eo** | *il est frère de Pierre* |
| **ur breur da Bêr eo** | *c'est un frère de Pierre* |
| **c'hoarezed Pêr** | *les soeurs de Pierre* |
| **c'hoarezed da Bêr** | *des soeurs à Pierre* |
| **un troad din** | *un pied à moi = un de mes pieds* |

**3) DIN-ME, DIT-TE...**

A la première et à la deuxième personne, au pluriel comme au singulier,

on renforce très souvent l'idée de la personne en ajoutant la forme forte du pronom que l'on joint par un trait d'union :

| | |
|---|---|
| **din-me** | **dimp-ni** |
| **dit-te** | **deoc'h-c'hwi** |

On ne le fait pas à la troisième personne, les formes à deux syllabes de cette personne étant sans doute considérées comme suffisantes par elles-mêmes, sans avoir besoin d'être renforcées.

### 4) Conjugaison de l'imparfait et du futur de BEZAÑ (introduit par BEZ')

| IMPARFAIT | | | | | |
|---|---|---|---|---|---|
| **Forme ordinaire** | | | **Forme de situation** | | |
| bez' | e oan | klañv | bez' | edon | eno |
| — | e oas | — | — | edos | — |
| — | e oa | — | — | edo | — |
| — | e oamp | — | — | edomp | — |
| — | e oac'h | — | — | edoc'h | — |
| — | e oant | — | — | edont | — |
| — | e oad | — | — | edod | — |

| FUTUR | | | | | |
|---|---|---|---|---|---|
| bez' | e vin | skuizh | bez' | e vin | amañ |
| — | e vi | — | | | |
| — | e vo | — | (il n'existe pas de forme de situation pour le futur) | | |
| — | e vimp | — | | | |
| — | e viot | — | | | |
| — | e vint | — | | | |
| — | e vior | — | bez' | e vior | amañ |

| PLUS-QUE-PARFAIT | | | | FUTUR ANTERIEUR | | | |
|---|---|---|---|---|---|---|---|
| bez' | e oan | bet | klañv | bez' | e vin | bet | eno |
| — | e oas | bet | — | — | e vi | bet | — |
| — | e oa | bet | — | — | e vo | bet | — |

| | | | | | | | |
|---|---|---|---|---|---|---|---|
| — | e oamp | bet | — | — | e vimp | bet | — |
| — | e oac'h | bet | — | — | e viot | bet | — |
| — | e oant | bet | — | — | e vint | bet | — |
| — | e oad | bet | — | — | e vior | bet | — |

Il n'y a pas de forme de situation pour les temps composés.

## *GERIOU*

| Orthographe | Prononciation | Français |
|---|---|---|
| **eizh** | ['ɛjs] | huit |
| **navet** | ['na:vət] | neuvième |
| **da biv ?** | [da'biw] ; [da'biv] | à qui ? |
| **din** **din-me** | ['dĩn] ['dĩme] | à moi |
| **dit** **dit-te** | ['di:d] ['dite] | à toi |
| **dezhañ** | ['dɛ:žã] | à lui |
| **dezhi** | ['dɛ:ži] | à elle |
| **dimp** **dimp-ni** | ['dĩmp] ['dĩmnĩ] | à nous |
| **deomp** **deomp-ni** | ['dɛ̃·õmp] ['dɛ̃·õmnĩ] | à nous |
| **deoc'h** **deoc'h-c'hwi** | ['dɛ̀·ɔx] ['dɛ̀ɔ·xwi] | à vous |
| **dezho, dezhe** | ['dɛ:žo] ['dɛ:žɛ] | à eux |
| **e vin** | [e'vĩn] | (je) serais |
| **e vi** | [e'vi:] | (tu) seras |
| **e vo** | [e:vo̜] | (il, elle) sera |
| **e vimp** | [e'vĩmp] | (nous) serons |
| **e viot** | [e'vi:ot] | (vous) serez |
| **e vint** | [e'vĩnt] | (ils, elles) seront |
| **e vior** | [e'vi:ɔr] | (on) sera |
| ***per*** | ['pe:r] | (des) poires |
| **gwer**☉ | ['gwe:r] | (du) verre |
| ***gwer*** | ['gwe:r] | (des) verres |
| **gloan**☉ | ['glõ·ãn] ; ['gwlã:n] | (de la) laine |
| **troad** | ['trɔ·at] ; ['trwa:d] | pied |
| **koef** ***-où*** | ['kwef] | coiffe |
| **tamm** ***-où*** | ['tãm] | morceau |
| **c'hoar*** ***-ezed*** | ['xɔ·ar] ; ['xwa:r] | soeur |
| ***kerent*** | ['ke:rɛ̃nt] | parents |

...

| Orthographe | Prononciation | Français |
|---|---|---|
| **mignon** | ['mĩɲõn] | ami |
| **gouriz** ***-où*** | ['gu:ris] | ceinture |
| **kenderv** ***kendirvi*** | ['kẽndɛ̀r] [kẽn'dirvi] | cousin cousins |
| **mevel** ***-ien*** | ['me:vəl] ; ['me:wəl] | valet, domestique |
| **breur-kaer** | ['brø:r'kɛ̀:r] | beau-frère |
| **Tangi** | ['tãŋgi] | Tanguy |
| **Gweltaz** | ['gwɛltas] | Gildas |
| **Divi** | ['di:vi] | Divy, David |
| **Barba*** | ['barba] | Barbe |
| **sall** | ['sal] | salé |
| **lart** | ['lart] | gras |
| **nevez** | ['nɛ:vəš] ; ['nɛ:we] | neuf, nouveau |
| **eta** | ['eta] | donc |

Navet kentel

Dekvet goulenn : **PETRA A RA ?**
**PIV A RA ?**

**Petra eo ? Ur c'hi oc'h harzhal. – Petra a ra ar c'hi-se ? Harzhal a ra. – Oc'h harzhal emañ.**

**Petra e oa ? Ur marc'h o tec'hout. – Petra a rae ar marc'h-se ? Tec'hout a rae. – O tec'hout edo.**

**Petra e vo ? Ul labous o kanañ. – Petra a raio al labous-se ? Kanañ a raio. – O kanañ e vo.**

**Piv eo ? Berc'hed eo. – Petra a ra Berc'hed ? Kannañ a ra dilhad tud an ti. – O kannañ emañ.**

**Piv e oa ? Lenn e oa. – Petra a rae Lena ? Gwriat a rae. – O wriat edo Lena.**

**Piv e vo ? Chann e vo. – Petra a raio ? Skubañ a raio. – O skubañ an ti e vo.**

**Kompren a ran bremañ. Me a gompren ivez. O kompren emaon.**
**Tremen a rez dre aze. Te a dremen e-kichen an ti. O tremen emaout.**
**Prenañ a ra bara. Eñ a bren butun. O prenañ butun emañ.**

Pouezañ a ra kig. Hi a bouez kafe. O pouezañ emañ.
Goulenn a reomp kalz. Ni a c'houlenn c'hoazh. O c'houlenn emaomp.
Gwerzhañ a rit amanenn. C'hwi a werzh ker. O werzhañ emaoc'h.
Debriñ a reont yod. Int a zebr mat. O tebriñ emaint.
Bale a reer er-maez. An dud a vale war an hent. O vale emeur.
Malañ a ra ar miliner. Ar miliner a val gwinizh. O valañ emañ.
C'hoari a rae ar c'hazh. Ar c'hazh a c'hoarie. O c'hoari edo.
Sentiñ a raio ar bugel. Ar bugel a sento. O sentiñ e vo.
Fiñval a ra lost ar c'hi. Lost ar c'hi a fiñv. O fiñval emañ.
Leñvañ a ra Lena. Lena a leñve. O leñvañ edo.
Nijal a ra an evned. An evned a nije. O nijal edont.
Redek a raio ar re-se. Ar re-se a redo. O redek e vint.
Chom a ra ar chas en ti. Ar chas a chomo en ti. En ti e chomint.
Yenañ a ra ar boued. Ar boued a yeno buan. O yenañ emañ war an daol.



FIÑVAL A RA LOST AR C'HI

Ar vugale a zo o c'hoari er porzh ; c'hoari a reont an eil gant egile. E park ar menez ez eus saout o peuriñ ; peuriñ mat a reont eno.

| | |
|---|---|
| Piv a ra bara ? | Ar baraer. |
| Piv a werzh kig ? | Ar c'higer. |
| Piv a ra dilhad ? | Ar c'hemener. |
| Piv a ra skol ? | Ar skolaer. |
| Piv a ra kegin ? | Ar c'heginer. |
| Piv a ra glaou ? | Ar glaouaer. |
| Piv a ra katekiz ? | Ar beleg. |
| Piv a labour an douar ? | Al labourer-douar. |




AR C'HEGINER

*YEZHADUR*

**1) Le verbe OBER**

Le verbe "faire" est très important en breton car il sert d'auxiliaire pour la conjugaison des verbes indiquant une action. Le radical verbal est **GRA** que l'on rencontre habituellement sous la forme mutée **ra. A ra** et **e ra** sont pour "a c'hra" et "e c'hra".

**Lenn a ran** = *je lis*

Comparer cette forme avec la forme progressive **o lenn emaon** que nous avons vue auparavant. Il est à remarquer toutefois que la première forme ne peut s'employer qu'à l'affirmatif, la forme négative avec la conjugaison

personnelle du verbe **lenn (ne lennan ket)** sera vue plus en détail au cours du § 4.

**2) Conjugaison de OBER, verbe auxiliaire, aux temps simples de l'indicatif.**

| présent | imparfait | futur |
|---|---|---|
| lenn a ran<br>rez<br>ra<br>reomp<br>rit<br>reont<br>reer | lenn a raen<br>raes<br>rae<br>raemp<br>raec'h<br>raent<br>raed | lenn a rin<br>ri<br>raio<br>raimp<br>reot<br>raint<br>reor |

Le mode non-auxiliaire du verbe se conjugue de la même manière : **bremañ e ran, neuze e raen, warc'hoazh e rin ; bez' e rez, bez' e reas, bez' e ri...**

**3) Les noms en -ER**

Il existe beaucoup de noms d'agents en **-er.** Cette terminaison correspond à la terminaison française *-eur.* Ces noms en **-er** font toujours leur pluriel en **-IEN : kemener, kemenerien ; labourer, labourerien.** On fera spécialement attention aux noms en -AER (skolaer, skolaerien) à cause de la prononciation, l'accent tombant sur **l'a** on prononce au singulier comme s'il s'agissait d'un mot de deux syllabes avec l'accent sur la dernière.

**Observation** – au lieu de la forme **-ien** de la terminaison on peut trouver aussi une forme **-ion** employée dans les mêmes conditions.

**4) Conjugaison du verbe régulier LENN à l'indicatif.**

Presque la totalité des verbes bretons ont une conjugaison régulière : on ajoute pour chaque personne une terminaison spéciale au radical du verbe. Le verbe **lenn** pourra donc nous servir d'exemple pour le tableau de conjugaison. L'infinitif de ce verbe ne possède pas de terminaison et est de ce fait identique au radical verbal.

| présent | imparfait | futur |
|---|---|---|
| bremañ e lenn**an** | neuze e lenn**en** | neuze e lenn**in** |
| lenn**ez** | lenn**es** | lenn**i** |
| lenn | lenn**e** | lenn**o** |
| lenn**omp** | lenn**emp** | lenn**imp** |
| lenn**it** | lenn**ec'h** | lenn**ot** |
| lenn**ont** | lenn**ent** | lenn**int** |
| lenn**er** | lenn**ed** | lenn**or** |

La forme négative : **ne lennan ket, ne lennen ket, ne lennin ket...**

### 5) Prononciation de W

Il est bon d'attirer dès maintenant l'attention sur le fait que la lettre W de l'écriture se prononce souvent [v] devant **e** et **i** (sauf dans les groupes **gw, kw** et **c'hw**) : **gwerzhañ** ['gwὲrzã] , **me a werzh** ['mẽ:a'vὲrz] . C'est le cas général en Léon et en Cornouaille, tandis qu'en Trégor on prononce toujours [w] ; c'est pourquoi dans la colonne "prononciation" du vocabulaire nous indiquons les deux formes quand il y a lieu.

*GERIOU*

| Orthographe | | Prononciation | | Français | |
|---|---|---|---|---|---|
| **nav** | | ['naw] ; | ['na:v] | neuf (9) | |
| **dekvet** | | ['de·gvət] | | dixième | |
| **a ran** | **a raen** | [a'rã:n] | [a'rɛ·en] | (je) fais | faisais |
| **a rez** | **a raes** | [a're:z] | [a'rɛ·ɛs] | (tu) fais | faisais |
| **a ra** | **a rae** | [a'ra:] | [a'rɛ·ɛ] | (il, elle) fait | faisait |
| **a reomp** | **a raemp** | [a'rɛ̃·õmp] | [a'rɛ·ẽmp] | faisons | faisions |
| **a rit** | **a raec'h** | [a'ri:d] | [a'rɛ·ὲx] | faites | faisiez |
| **a reont** | **a raent** | [a're·õnt] | [a'rɛ·ɛ̃nt] | font | faisaient |
| **a reer** | **a raer** | [a'rɛ·ər] | [a'rɛ·ɛt] | (on) fait | faisait |
| **a rin** | **a ri** | [a'rĩ:n] | [a'ri:] | ferai | feras |
| **a raio** | | [a'rɛjo] | | (il, elle) fera | |
| **a raimp** | **a reot** | [a'rɛ̃·ĩmp] | [a'rɛ·ot] | ferons | ferez |

...

| Orthographe | Prononciation | Français |
|---|---|---|
| a raint  a reor | [a'rẽ·m̃t]  [a'rɛ̀·ɔr] | feront  (on) fera |
| an eil | [ãn'nɛjl] | le second |
| an eil hag egile | [ãn'nɛjl.a·ge'gi:le] | l'un et l'autre |
| evn *-ed* | ['ẽ:n] ; ['ewn] | oiseau |
| labous *-ed* | ['la:bus] | oiseau |
| kegin* *-où* | ['kɛ:gm̃] | cuisine |
| douar© *(-où)* | ['du·ar] ; ['dwa:r] | terre |
| butun© | ['bytỹn] | tabac |
| yod© *(-où)* | ['jọ:d] | bouillie |
| glaou© | ['glɔw] | charbon |
| glaou koad© | [glɒw'kɔ·at] | charbon de bois |
| glaou douar© | [glɒw'du·ar] | houille |
| *chas* | [ʃas] | chiens |
| katekiz© | [ka·te'ki:z] | catéchisme |
| beleg  *beleien* | ['bɛ:lɛk]  [bɛ'lɛjən] | prêtre |
| baraer *-ien* | [ba'ra:ɛ̀r] | boulanger |
| kemener *-ien* | [ke'mẽ:nər] | tailleur |
| keginer *-ien* | [ke'gĩ:nər] | cuisinier |
| labourer *-ien* | [la'bu:rər] | laboureur, travailleur |
| skolaer | [skọ'la·ɛ̀r] | instituteur |
| glaouaer | [glɒw'a·ɛ̀r] | charbonnier |
| bale | ['ba:le] | se promener, marcher |
| goulenn | ['gu:lən] | demander |
| kompren | ['kõmprə̃n] | comprendre |
| tremen | ['trẽmẽn] | passer |
| pren*añ* | ['prẽ:nã] | acheter |
| pouez*añ* | ['pwe:zã] | peser |
| gwerzh*añ* | ['gwɛ̀rzã] | vendre |
| mal*añ* | ['ma:lã] | moudre |
| skub*añ* | ['sky:bã] | balayer |
| sent*iñ* | ['sẽntĩ] | obéir |
| tec'h*out* | ['tɛ̀:ɣut] | fuir |
| harzh*al* | ['(h)arzal] | aboyer |
| gwri*at* | ['gwri:at] | coudre |
| ker | ['ke:r] | cher |
| buan | ['by:ãn] | vite, rapide |

**Observations sur le vocabulaire**

— **evn** et **labous** ont le même sens et les deux mots s'emploient indiffé-

remment suivant les régions.

– *chas* sert de pluriel à **ki.**

– **egile** *(l'autre)* sert seulement pour le masculin.

Dekvet kentel

## PIV EO GWELTAZ HA BERC'HED HA PELEC'H EMAINT O CHOM.

**Gweltaz ha Berc'hed a zo yaouank c'hoazh. Bugale int ha mont a reont d'ar skol. Breur ha c'hoar int ha bez' emaint o chom war ar maez.**

**Tud ar vugale-se a zo labourerien-douar. O chom emaint er Gernevez. Ahont emañ ar gêr-se e-touez ar gwez uhel ; gwelout a reomp an ti en tu all d'ar park bras. Da dad ha da vamm Gweltaz ha Berc'hed eo ar Gernevez ; eno emaint o labourat douar hag o vagañ loened : saout laezh ha saout lart, kezeg ha moc'h, deñved ivez.**

**Kadoù ha Pêr a zo breudeur. Kendirvi int da Weltaz ha da Verc'hed. N'emaint ket o chom war ar maez avat met er vourc'h. An tad a zo kiger eno ; prenañ a ra loened hag ar vamm a werzh kig d'an dud er stal. Tad Gweltaz ha mamm Kadoù a zo breur ha c'hoar. Tad Kadoù a zo ivez tad da Bêr ha mamm Pêr a zo ivez mamm Kadoù. Pêr a zo breur da Gadoù ha kenderv da Weltaz ha da Verc'hed.**

**Alan ha Yann a zo breudeur all. Gweltaz ha Berc'hed n'int ket kar dezho ; Kadoù ha Pêr n'int ket kar dezho kennebeut. N'eo Alan kar na da Bêr na da Weltaz ; mignoned eo Alan ha Gweltaz avat ha Kadoù a zo mignon da Alan ivez. Er skol emañ Alan ha Yann ivez.**

**Skol a zo hiziv ha Gweltaz ha Berc'hed n'emaint ket er gêr ; er skol emaint. War blasenn ar vourc'h emañ an ti-skol hag ar porzh-c'hoari a zo dirak. Bugale ar skol a zo bremañ o c'hoari er porzh ha kalz trouz a zo eno.**

**War blasenn ar vourc'h emañ ivez stal ar c'higer. Dirak an nor emañ mamm Kadoù o komz gant ar skolaer. Gwelout a reomp an iliz en tu all. Un iliz kozh ha kaer a zo e Trelann ha gwelout a reer un tour uhel war an iliz-se.**




Goulennoù :

Piv a zo breur ha c'hoar ? — Gweltaz ha Berc'hed a zo breur ha c'hoar.
Piv a zo breudeur ? — Alan ha Yann a zo breudeur ; Kadoù ha Pêr a zo breudeur ivez.
Piv a zo labourerien-douar ? — Tad ha Mamm Gweltaz ha Berc'hed.
Piv a zo o chom er vourc'h ? — Ar c'higer, hag a zo tad da Gadoù ha da Bêr.
Pelec'h ez eus un tour uhel ? — War iliz Trelann ez eus unan.
Pelec'h emañ an ti-skol ? — War blasenn ar vourc'h emañ.
Piv a zo oc'h ober skol eno ? — Ar skolaer.
Pelec'h emañ porzh-c'hoari ar skol ? — Dirak an ti-skol emañ.
Pelec'h emañ Berc'hed ha Gweltaz o chom ? — Er Gernevez, war ar maez emaint o chom.
Penaos eo gwez ar Gernevez ? — Uhel eo ar gwez-se.
Penaos eo iliz Trelann ? — Un iliz kozh ha kaer eo.
Piv a zo yaouank c'hoazh ? — Gweltaz ha Berc'hed ; Kadoù ha Pêr a zo yaouank ivez.
Petra eo Kadoù ha Pêr ? — Breudeur int, bugale d'ar c'higer, ha kendirvi da Weltaz ha da Verc'hed.
Petra eo Alan ha Yann ? — Breudeur int ivez, mignoned da Gadoù ha da Weltaz.

**Petra emañ mamm Kadoù oc'h ober bremañ ? — O komz gant ar skolaer emañ.**
**Petra a ra tud Gweltaz ha Berc'hed ? — Labourat douar ha sevel loened a reont er Gernevez.**
**Pelec'h emañ bugale ar skol ha petra emaint oc'h ober bremañ ? — Er porzh emañ ar vugale-se o c'hoari hag oc'h ober trouz.**
**Nevez eo iliz Trelann ? — N'eo ket, kozh eo an iliz-se.**

## *YEZHADUR*

Les dix premières leçons du cours vous ont permis déjà d'aborder bien des sujets. Cette dixième leçon vous servira surtout pour une révision rapide des notions déjà acquises.

### 1) Le verbe BEZAÑ (être)

Nous avons appris à le conjuguer au présent, à l'imparfait et au futur de l'indicatif, ainsi qu'au temps composés correspondants (passé composé, plus-que-parfait et futur antérieur). Pour cela nous nous sommes souvenus que le participe passé de ce verbe est **bet.**

Il est important d'apprendre à employer correctement ce verbe essentiel de la langue. La complication pour ceux qui ont l'habitude du français provient du fait que le breton possède des formes plus nombreuses que celles du français, les formes variant suivant le sens de la phrase et la place du verbe dans la proposition. En répondant à la question **pelec'h ?** nous avons vu qu'il existe des "formes de situation". La réponse à cette question doit en effet être introduite par un complément de lieu :

| | | |
|---|---|---|
| **Pelec'h emañ Gweltaz ?** | **Er skol *emañ* Gweltaz** | (présent) |
| | **Er skol *edo* Gweltaz** | (imparfait) |
| | **Er skol *e vo* Gweltaz** | (futur) |

Mais aux temps composés on n'emploie pas ces formes spéciales de situation :

| | |
|---|---|
| passé composé : | **Er skol *eo bet* Gweltaz** |
| plus-que-parfait : | **Er skol *e oa bet* Gweltaz** |
| futur antérieur : | **Er skol *e vo bet* Gweltaz** |

Question **penaos ?** Réponse introduite par l'attribut ; formes ordinaires du verbe à tous les temps :

| | |
|---|---|
| Présent | **yaouank** *eo* **Berc'hed** |
| Imparfait | **yaouank** *e oa* **Berc'hed** |
| Futur | **yaouank** *e vo* **Berc'hed** |
| Passé composé | **yaouank** *eo bet* **Berc'hed** |
| Plus-que-parfait | **yaouank** *e oa bet* **Berc'hed** |
| Futur antérieur | **yaouank** *e vo bet* **Berc'hed** |

Question **piv ?** ou **petra ?** C'est le sujet qui introduit la réponse et on trouve les formes ordinaires du verbe introduites par la particule **a** :

| | |
|---|---|
| **Berc'hed** *a zo* **bihan** | **ar saout** *a zo* **er park** |
| **Berc'hed** *a oa* **bihan** | **ar saout** *a oa* **er park** |
| **Berc'hed** *a vo* **bihan** | **ar saout** *a vo* **er park** |
| **Berc'hed** *a zo bet* **bihan** | **ar saout** *a zo bet* **er park** |
| **Berc'hed** *a oa bet* **bihan** | **ar saout** *a oa bet* **er park** |
| **Berc'hed** *a vo bet* **bihan** | **ar saout** *a vo bet* **er park** |

## 2) Structure de la phrase – Phrase affirmative et phrase négative.

Les exemples cités plus haut sont tous à la forme affirmative. Cette forme nous a permis de mettre en évidence dès le début la base de construction de la phrase bretonne : cette phrase doit toujours commencer par le "mot important", celui sur lequel on veut attirer l'attention; le verbe vient en deuxième position; puis vient le sujet (s'il n'est pas lui-même le mot important)...

| | | |
|---|---|---|
| **er skol** | **emañ** | **Berc'hed** |
| **yaouank** | **e oa** | **Kadoù** |
| **ar saout** | **a vo** | **er park** |
| 1 / | 2 / | 3 |

La phrase négative simple est caractérisé par les mots **NE ... KET (n'... ket** devant voyelle) encadrant la forme verbale. Dans une telle phrase c'est toujours la négation qui est le mot important et la construction a donc toujours un ordre fixe :

| | | | | |
|---|---|---|---|---|
| **n'** | **emañ** | **ket** | **Berc'hed** | **er skol** |
| **ne** | **oa** | **ket** | **kozh** | **Kadoù** |
| **ne** | **vo** | **ket** | **ar saout** | **er park** |
| 1 / | 2 / | * / | 3 / | 4 |

| | | | | | |
|---|---|---|---|---|---|
| **ne** | **vo** | **ket** | **bet** | **klañv** | **Yann** |
| **ne** | **oa** | **ket** | **bet** | **ar saout** | **er-maez** |
| 1 / | 2 / | * / | ** / | 3 / | 4 |

On voit qu'il y a dans les temps simples deux cas possibles : a) s'il y a

sujet et complément circonstanciel le sujet vient après le verbe et devant le complément b) s'il y a sujet et attribut c'est celui-ci qui vient immédiatement après le verbe.

**Attention** ! Ceci est la construction normale, mais vous trouverez assez souvent dans les textes des phrases comme celles-ci : **Gweltaz ne oa ket bet er skol** ou **an ti-se n'eo ket bras.** Mais ces expressions seraient à traduire en français par *Gweltaz il n'a pas été à l'école, cette maison-là n'est pas grande,* tournures que l'on entend souvent en français de Basse-Bretagne.

### 3) L'action. Conjugaison avec OBER. Forme progressive.

A la question **petra a ra ...?** *("que fait...?"* ou *"que font...?")* on répond par un verbe marquant l'action. Pour l'affirmation on répète le verbe **ober** *(faire),* lequel sert dans ce cas de verbe auxiliaire :

| | |
|---|---|
| **prenañ a ra loened** | *il achète des animaux* |
| **kanañ a rae an evned** | *les oiseaux chantaient* |

Dans la négation on ne peut employer cette tournure et c'est la conjugaison personnelle qui est obligatoire. Ici :

**ne bren ket a loened**
**ne gane ket an evned**

Dans cette façon de s'exprimer l'action est indiquée de façon très générale; mais il se peut que l'action soit en cours plus spécialement au moment dont on parle; dans ce cas il y a en fait un "état d'action" qui dure. On emploie dans ce cas une tournure spéciale avec le verbe BEZAÑ et un complément verbal formé par l'infinitif précédé de la préposition **O** (**oc'h** devant voyelle) :

**er Gernevez emañ Gweltaz o chom**
**o redek edo al loen**
**n'edo ket ar vugale o c'hoari**

Cette forme, correspondant au participe présent français, est ce qu'on peut appeler la ***forme progressive*** et elle est d'un usage extrêmement fréquent; on voit qu'il faut utiliser les formes de situation et qu'on peut les utiliser au négatif.

### 4) La personne et l'appartenance

A la question **piv eo ?** on répond en désignant la personne. La façon la plus simple de désigner la personne est de le faire au moyen des pronoms personnels : **piv eo ? me eo** *(qui est-ce ? c'est moi).* On sait qu'il existe

trois personnes lesquelles ont des formes différentes pour le singulier et pour le pluriel; en outre au singulier on distingue entre le masculin et le féminin de la troisième personne, mais contrairement au français on ne le fait pas pour le pluriel.

En mettant la préposition DA devant **piv** on interroge sur l'appartenance. *A qui est-ce ?* **Da biv eo ?** En français la réponse est très simple : *à moi, à toi,* etc. Le breton possède des formes plus complexes que l'on trouvera dans le tableau ci-après, formes rappelant la conjugaison verbale.

| | Formes simples sg | pl | | Formes avec DA sg | pl |
|---|---|---|---|---|---|
| 1 | **me** | **ni** | 1 | **din** | **deomp, dimp** |
| 2 | **te** | **c'hwi** | 2 | **dit** | **deoc'h** |
| 3m | **eñ** | **int** | 3 | **dezhañ** | **dezho** |
| 3f | **hi** | | | **dezhi** | |

**5) La conjugaison personnelle**

Les formes du pronom personnel ci-dessus ne correspondent pas à "je", "tu"... du français, mais à "moi", "toi"...

Contrairement au français, le breton ne fait pas accorder le verbe avec le sujet lorsque celui-ci est exprimé, le verbe se mettant toujours à la forme la plus simple qui est celle de la troisième personne du singulier :

**Tud Gweltaz** ***a zo*** **o chom er Gernevez**
**N'** ***emañ*** **ket tud Gweltaz o chom er vourc'h**

Toutefois lorsque le sujet est exprimé en français par le pronom personnel (je, tu, il...) il existe en breton une conjugaison personnelle, mais le sujet n'est dans ce cas-là exprimé que par la terminaison verbale :

**Er Gernevez ema*int* o chom**
**Yaouank** ***omp*** **c'hoazh**

On peut évidemment mettre le pronom personnel en tête :

**Int a zo o chom er Gernevez**
**Ni a zo c'hoazh yaouank**

*Toutefois, sauf à la troisième personne, on peut également insister sur la personne en joignant le pronom personnel au verbe par un trait d'union : **eno emaomp-ni o chom, skuizh on-me.**

**Au négatif il y a dans ce cas deux possibilités : **n'emaomp-ni ket o chom eno** ou **ni n'emaomp ket o chom eno.**

***Outre les trois personnes du singulier et du pluriel le verbe possède également en breton une forme "impersonnelle" correspondant au sujet exprimé en français par *on :*

**kanañ a raed** = *on chantait*

### 6) Le démonstratif

La forme la plus simple en est l'article défini. Celui-ci est invariable en genre et en nombre mais il prend trois formes suivant la lettre initiale du nom qui le suit : AN devant une voyelle ou **n, d, t, h : an oaled, an noz, an ti, an hent**

AL devant **l : al levr, al loen**

AR devant les autres consonnes : **ar porzh, ar c'higer, ar mevel, ar bara**

La forme adjective du démonstratif se construit en mettant l'article défini devant le nom et en faisant suivre celui-ci des mots MAÑ, SE, HONT (joints au nom par un tiret) suivant le degré de proximité. On peut en rapprocher un quatrième degré construit avec ALL *(autre)*, mais celui-ci s'emploie sans trait d'union : **an ti all** *(l'autre maison).*

La forme simple du pronom démonstratif est AN HINI lequel peut être masculin ou féminin, il traduit le français "le" ou "la" devant un adjectif : **an hini bras** = *le grand.* On remarquera la valeur lorsqu'il n'y a pas d'article devant **hini : hini mat** = *du bon.* Pour les individus il existe des formes spéciales suivant le genre pour marquer le degré dans l'approximation, ainsi en français "celui-ci" et "celui-là", "celle-ci" et "celle-là". Par contre pour les choses non individualisées, là où le français emploie "ceci" et "cela", le breton a une forme pronominale composée avec le substantif **an dra** = *la chose :* **an dra-mañ** = *ceci.* Pour le pluriel on emploie une forme analogue formée avec AR RE *(les; ceux, celles)* : **ar re-se** = *ceux-là,* **ar re vras** = *les grands* (nous verrons par la suite que **re** provoque la mutation du premier type).

Le tableau suivant résume les cas du démonstratif.

| | | | | |
|---|---|---|---|---|
| **an den-mañ** | **hemañ** | **homañ** | **an dra-mañ** | **ar re-mañ** |
| **an den-se** | **hennezh** | **honnezh** | **an dra-se** | **ar re-se** |
| **an den-hont** | **hennont** | **honnont** | **an dra-hont** | **ar re-hont** |
| **an den all** | **an hini all** | **an hini all** | **an dra all** | **ar re all** |
| **an den kozh** | **an hini kozh** | **an hini gozh** | **an dra gozh** | **ar re gozh** |
| **dour mat** | | | **hini mat** | **re vat** |

## 7) L'article indéfini et les nombres

L'article indéfini a trois formes **un, ul, ur** dans les mêmes conditions que l'article défini :

**un evn, un nadoz, un tour, un hent**
**ul labous, ul labourer-douar**
**ur beleg, ur c'haier, ur goulenn, ur mab**

La forme pronominale correspondante est **unan** ; ce mot peut être masculin ou féminin : **unan bras** = *un grand,* **unan vras** = *une grande* (nous verrons plus tard les règles de mutation dans ce cas, après **unan** il y a mutations complètes du premier type au féminin).

Nous avons appris les dix premiers nombres cardinaux qui, outre **unan,** sont **daou, tri, pevar, pemp, c'hwec'h, seizh, eizh, nav** et **dek.** Employés de façon absolue, ces nombres se placent après le nom : **kentel unan, kentel dek.** Nous verrons au cours des prochaines leçons leur emploi comme adjectifs devant le nom.

Nous avons appris aussi, avec le mot "kentel", les dix premiers nombres ordinaux. Les quatre premiers de ces nombres ont des formes particulières : **kentañ, eil, trede, pevare.** Par la suite le nombre ordinal se forme en ajoutant -VET au nombre cardinal (sauf 5 et 9 qui donnent **pempet** et **navet)** : **c'hwec'hvet, seizhvet, eizhvet, dekvet.** Ces nombres ordinaux se placent devant le nom.

## 8) L'adjectif qualificatif

Nous avons appris à connaître son emploi comme attribut : ***yaouank* eo Gweltaz, Anna a zo *klañv*.** Nous en avons également abordé l'emploi comme épithète d'un nom : **un tour *uhel*, ul loen *bras*, tud *yaouank*.**

L'adjectif est invariable en genre et en nombre, comme épithète il se place après le nom qu'il qualifie; lorsque ce nom qualifié est également suivi d'un adjectif démonstratif, ce dernier se met après le qualificatif auquel il est alors joint par un trait d'union : **an den bras-se.** Ceci est également vrai pour l'indéfini **all** (mais sans trait d'union) : **ar park bras all.**

Dans son emploi comme épithète le qualificatif peut voir se modifier sa consonne initiale suivant le genre et le nombre du mot qualifié ; nous avons vu de telles modifications plus haut à propos des pronoms démonstratifs et numéraux : **an hini bras, unan bras, an hini vras, unan vras, ar re vras, re vras.** C'est un cas de "mutation" dont les règles seront précisées au cours des prochaines leçons.

**9) Les mutations initiales**

Nous avons pu voir que la langue bretonne ne marque pas par des désinences le genre ou le nombre dans l'article et l'adjectif. Historiquement l'accord a cependant existé et il en reste des traces marquées par la modification initiale des mots dans certaines positions. C'est là une des grandes caractéristiques des langues celtiques parmi les langues européennes.

a) Le cas le plus complet de mutation est celui qui survient après les prépositions A et DA ainsi que dans les verbes après la particule A. La préposition A notamment introduit toujours le nom après la négation **ne ... ket,** la particule verbale A est toujours employée quand le sujet se trouve en tête de la phrase. Dans ce ***premier cas*** de mutation toutes ces consonnes s'adoucissent dans la prononciation et certaines de ces "lénitions" se marquent dans l'écriture. Ce sont :

| | | | | | |
|---|---|---|---|---|---|
| **K** | →→→→→→ | **G** | **G** | →→→→→→ | **C'H** |
| | | | **GW** | →→→→→ | **W** |
| **T** | →→→→→→ | **D** | **D** | →→→→→→ | **Z** |
| **P** | →→→→→→ | **B** | **B** | →→→→→→ | **V** |
| | | | **M** | →→→→→→ | **V** |

b) Il se produit une série de mutations dans les verbes après les particules E et O. La première est celle que l'on emploie dans la conjugaison après un complément circonstanciel ou **bez' : bez' e teu,** l'autre s'emploie devant l'infinitif à la forme progressive : **bez' emañ o tont.** Les mutations intéressent les consonnes suivantes :

| | | | | | |
|---|---|---|---|---|---|
| **G** | →→→→→→ | **C'H** | **B** | →→→→→→ | **V** |
| **GW** | →→→→→ | **W** | **M** | →→→→→→ | **V** |
| **D** | →→→→→→ | **T** | | | |

c) Après l'article (défini ou indéfini) le K initial des noms masculins au singulier devient C'H. Ce sera le cas 7 de mutation : **kiger, ar c'higer, ur c'higer.**

d) Nous avons vu également quelques autres cas de mutation :

**plasenn, ar blasenn**
**taol, an daol**
**tud, an dud**

**bugale, ar vugale**
**bras, unan vras, an hini vras, ar re vras**

Les règles d'emploi seront vues au cours des prochaines leçons, mais dès à présent on peut signaler qu'il y a lénition dans un nom féminin singulier après l'article.

## 10) Le pluriel des noms

Les formes du pluriel sont assez variées. Toutefois le plus grand nombre de noms ont leur pluriel formé en ajoutant la désinence **-où** (ou **-ioù** suivant la terminaison du mot) à la forme du singulier : **tad, tadoù; nadoz, nadozioù.**

La désinence -ED est également fréquente pour le pluriel de noms de personnes ou d'animaux : **paotr, paotred; evn, evned; loen, loened.** Nous avons rencontré également le pluriel en -IEN : **mevel, mevelien,** mais c'est essentiellement le pluriel des qualificatifs en **-er** : **kiger, kigerien; skolaer, skolaerien**; ou en **-eg** : **beleg, beleien** (dans ce dernier cas le **g** disparaît !).

Nous avons vu aussi des pluriels moins réguliers : **kenderv, kendirvi; dañvad, deñved**; ou tout à fait irréguliers : **bugel, bugale; breur, breudeur.** Sans compter les quelques mots courants où le mot employé au pluriel est tout à fait différent de son singulier : **den, tud; ki, chas.**

## 11) Les infinitifs de verbe

Il existe un certain nombre de terminaisons infinitives. La plus fréquente est celle en -AÑ : **prenañ, gwerzhañ, malañ...** Le radical du verbe se retrouve à la troisième personne du singulier du présent de l'indicatif, ici **pren, gwerzh, mal.** Il faut se rappeler que dans les verbes en -IAÑ le **i** fait partie du radical; dans **koaniañ,** par exemple, le radical verbal se prononce [kwãnj] ou [kwãɲ] et est différent du substantif **koan** [kõ·ãn] .

Les plus fréquentes des autres désinences sont **-iñ (sentiñ, peuriñ), -at (arat, labourat), -al (fiñval, nijal).** D'autres sont plus rares comme **-et (kousket), -ek (redek), -ezh (laerezh).** Enfin il existe un assez grand nombre d'infinitifs où aucune terminaison ne s'ajoute au radical : **bale, goulenn, tremen, gortoz...**

Dans quelques verbes, parmi les plus courants, l'infinitif est différent du radical, c'est le cas des verbes **ober** *(faire)* et **mont** *(aller)* dont le radical est **gra** et **a.** Le radical de **dont** *(venir)* est **deu** et celui de **gounit** *(gagner)* est **gounez.**

## 12) Le verbe "avoir".

Nous avons abordé l'étude de ce verbe par la forme impersonnelle correspondant au français "il y a".

L'impersonnel du verbe KAOUT *(avoir)* est le même que la troisième personne du singulier du verbe BEZAÑ *(être)*; le participe passé est également **bet**. Toutefois au présent de l'indicatif on a **ez eus** au lieu de **eo**. Voici l'impersonnel des principaux temps de l'indicatif :

| | |
|---|---|
| Présent | **tud a zo eno**<br>**eno ez eus tud**<br>**bez' ez eus tud eno** |
| Imparfait | **tud a oa eno**<br>**eno e oa tud**<br>**bez' e oa tud eno** |
| Futur | **tud a vo eno**<br>**eno e vo tud**<br>**bez' e vo tud eno** |
| Temps composés | **tud a zo bet eno, bet ez eus tud eno**<br>**eno e oa bet tud, bez' e oa bet tud eno**<br>**tud a vo bet eno, eno e vo bet tud** |

*GERIOU*

| Orthographe | | Prononciation | Français | |
|---|---|---|---|---|
| **mamm*** | ***mammoù*** | ['mãmu] | mère | mères |
| **tad** | ***tadoù*** | ['ta:du] | père | pères |
| **hent** | ***hentoù*** | ['(h)ẽntu] | chemin | chemins |
| **bod** | ***bodoù*** | ['bọ:du] | rameau | rameaux |
| **poull** | ***poulloù*** | ['pulu] | mare | mares |
| **prad** | ***pradoù*** | ['pra:du] | pré | prés |
| **puñs** | ***puñsoù*** | ['pỹsu] | puits | puits |
| **oabl**$^{ə}$ | ***oabloù*** | ['ɔa·blu] | ciel | cieux |
| **toull** | ***toulloù*** | ['tulu] | trou | trous |
| **gwele** | ***gweleoù*** | [gwe'le:u] | lit | lits |
| **iliz*** | ***ilizoù*** | [i'li:zu] | église | églises |

...

| Orthographe | | Prononciation | Français | |
|---|---|---|---|---|
| neudenn* | *neudennoù* | [nø'dɛnu] | fil | fils |
| lizher | *lizheroù* | [li'ze:ru] | lettre | lettres |
| oaled* | *oaledoù* | [ɔa·le:du] | âtre | âtres |
| ger | *gerioù* | ['gerju] | mot | mots |
| liv◡ | *livioù* | ['liwju] ; ['livju] | couleur | couleurs |
| mor◡ | *morioù* | ['mɔrju] | mer | mers |
| dour◡ | *dourioù* | ['durju] | eau | eaux |
| tan◡ | *tanioù* | ['tãnju] | feu | feux |
| dor* | *dorioù* | ['dɔrju] | porte | portes |
| porzh | *porzhioù* | ['pɔrsju] | cour | cours |
| tour | *tourioù* | ['turju] | clocher | clochers |
| sal* | *salioù* | ['salju] | salle | salles |
| stal* | *stalioù* | ['stalju] | étagère | étagères |
| | | | boutique | boutiques |
| kentel* | *kentelioù* | [kɛ̃n'tɛlju] | leçon | leçons |
| nadoz* | *nadozioù* | [na'dosju] | aiguille | aiguilles |
| alc'houez | *alc'houezioù* | [al'xwešju] | clef | clefs |
| menez | *menezioù* | [mẽ'nešju] | mont | monts |
| lizher | *lizhiri* | [li'zi:ri] | lettre | lettres |
| mestr | *mistri* | ['mistri] | maître | maîtres |
| skolaer | *skolaerien* | [skɔ'laɛ̆rjən] | instituteurs | instituteurs |
| | | | | |
| mab | *mibien* | ['mibjən] | fils | fils |
| aotrou | *aotrouien* | [(a)o'trujən] | monsieur | messieurs |
| | *aotronez* | [(a)o'trõ:nəž] | | |
| itron* | *itronezed* | [itrõ'ne:zət] | madame | mesdames |
| beleg | *beleien* | [bɛ'lɛjən] | prêtre | prêtres |
| bugel | *bugale* | [by'ga:le] | enfant | enfants |
| den | *tud* | [ty:d] | personne | gens |
| | | | | |
| bourc'h* | *-ioù* | ['burx] | bourg | |
| kêr* | *-ioù* | ['kɛ:r] | ville, lieu d'habitation | |
| | | | | |
| er gêr* | | [er'gɛ:r] | à la maison | |
| e kêr* | | [e'kɛ:r] | en ville | |
| ar Gernevez* | | [ar'gɛ·r'nɛ:vəš] | la Villeneuve | |
| tu *-ioù* | | ['ty:] | côté | |
| *moc'h* | | ['mɔ:ɣ] | porcs, cochons | |
| trouz *-ioù* | | ['tru:z] | bruit | |

...

| Orthographe | Prononciation | Français |
|---|---|---|
| **Trelann*** | [tre'lãn] | Trélann (n. de lieu) |
| **magañ** | ['ma:gã] | nourrir |
| **kar** | ['ka:r] | parent |
| **e-touez** | [e'tu:əs] | parmi |

**Observations sur le vocabulaire**

Dans la première partie de cette liste sont reprises les formes du pluriel des substantifs cités au cours des premières leçons ; seule la prononciation de ces pluriels a été reprise.

On remarquera que des mots désignant le plus souvent un élément non individualisé peuvent cependant avoir un pluriel dans certains cas, il en est ainsi de **oabl, liv, mor, dour, tan.**

Unnekvet kentel

Unnekvet goulenn : **PEUR EMAÑ ?**
**PEGOULZ EDO ?**
**PEDAVARE E VO ?**

**Peur emañ gouel ar barrez ? — Disul emañ.**
**Peur edoc'h o labourat e ti ar Bras ? — Warlene.**
**Peur int bet o welout ar vugale-vihan ? — Goude an eost int bet.**
**Peur e vo marc'had e kêr ? — Diriaou e vo.**
**Peur e vo graet an afer ? — Digwener e vo graet.**
**Peur e teuio Pêr d'ar gêr ? — Dilun e teuio.**
**Peur e teui da ganañ ? — Dimeurzh e teuin.**
**Peur e teuot da gerc'hat ar c'hi bihan ? — Dimerc'her e teuimp.**
**Peur e teuint da welout an ti-se ? — N'ouzon ket.**
**Peur e teuor da gerc'hat al laezh-se ? — Dizale.**

Lennit :

**Disul emañ gouel ar barrez. Deiz ar pardon eo ha kalz tud a vo en oferennoù diouzh ar beure ha dreist-holl en oferenn-bred. Ur prezeger**

brudet a raio ar sarmon. Goude kreisteiz e vo gousperoù hag ar brosesion a yelo betek traoñ ar vourc'h. Goude ar gousperoù e vo c'hoarioù war ar blasenn.

E Lesneven e vin dilun. Foar a vo eno en deiz-se ; kalz loened a vo eno ha kalz tud a vo ivez en-dro dezho.

Dimeurzh emañ al loar nevez. Mont a rin da besketa dimerc'her ; bras e vo ar mor en deiz-se ha tre a vo. C'hwi a yelo da besketa ivez ? Marteze ez in diriaou.




E Brest e vo digwener. Mont a ra di evit gwelout an aotrou Kefeleg. Da Vontroulez ez aio disadorn.

Warlene on bet e pardon ar Folgoad. Er bloaz-mañ ez in da bardon Remengol. Er bloaz a zeu ez in marteze da hini Santez Anna ar Palud.

Da belec'h emaoc'h o vont bremañ ? Da gerc'hat boued a-benn koan.

**Da belec'h edos o vont neuze ? Da sellout ouzh ar vag o tont er porzh.**
**Da belec'h e vo kaset Yannig d'ar skol ? Da Gemper.**
**Da belec'h ez a an dud-se ? D'ar pardon ez eont.**

**Pelec'h oc'h bet dec'h ? O prenañ ur vuoc'h e foar Wengamp. – Peur ez oc'h bet o prenañ ar vuoc'h-se ? Dec'h ez on bet.**

**Pelec'h emañ Alan hiziv ? Er skol emañ bremañ. – C'hwi a zo bet er skol ivez ? Ya, gwechall on bet ivez.**

## YEZHADUR

1) PEUR ? = Quand ?

C'est le mot qui introduit une question sur le moment, le temps... On remarquera la construction avec la forme de situation du verbe BEZAÑ (il s'agit d'une localisation dans le temps) :

peur **emañ** ar foar ? dilun **emañ**

Au lieu de *peur* on peut employer aussi *pegoulz* ou *pedavare.* L'usage varie suivant les régions et suivant les personnes.

2) **Les mots exprimant la situation dans le temps**

Il s'agit d'adverbes ou d'expressions adverbiales.

| Les jours de la semaine | Mots ou expressions désignant une relation dans le temps : |
|---|---|
| **disul** | **gwechall** |
| **dilun** | **warlene** |
| **dimeurzh** | **dec'h** |
| **dimerc'her** | **er bloaz-mañ** **hiziv** |
| **diriaou** | **warc'hoazh** |
| **digwener** | **er bloaz a zeu** |
| **disadorn** | **en deiz-se** |
| | **neuze** |
| | **diouzh ar beure** = **diouzh ar mintin** |
| | **goude kreisteiz** |

3) **N'ouzon ket** "je ne sais pas" est une forme du verbe irrégulier **gouzout.**

4) **Verbe DONT = venir**

Le radical de ce verbe est **deu-**. La conjugaison est régulière sauf à l'im-

pératif **(deus, deuit).** Ci-après les trois temps principaux de l'indicatif avec particule E :

| Présent | | Imparfait | | Futur | |
|---|---|---|---|---|---|
| (hiziv) | e teuan | (dec'h) | e teuen | (warc'hoazh) | e teuin |
| | e teuez | | e teues | | e teui |
| | e teu | | e teue | | e teuio |
| | e teuomp | | e teuemp | | e teuimp |
| | e teuit | | e teuec'h | | e teuot |
| | e teuont | | e teuent | | e teuint |
| | e teuer | | e teued | | e teuor |
| avec A | | | | | |
| (me) | a zeu | (me) | a zeue | (me) | a zeuio |

Remarquer au futur la forme **e teuio.** Rappelons aussi que la particule verbale E provoque les mêmes mutations que la particule O :

| | |
|---|---|
| *d*ont a ra | o *t*ont emañ |
| bremañ e *t*eu | *d*ont a ra bremañ |

### 5) Le verbe irrégulier MONT

YELO est une forme du verbe **mont.** Cette forme ne s'emploie qu'après la particule A. Le radical du verbe **mont** est **A** (forme qui devient **ya** après la particule A). Voici la conjugaison des trois temps principaux de l'indicatif :

| Présent | | Imparfait | | Futur | |
|---|---|---|---|---|---|
| (bremañ) | ez an | (neuze) | ez aen | (neuze) | ez in |
| | ez ez | | ez aes | | ez i |
| | ez a | | ez ae | | ez aio |
| | ez eomp | | ez aemp | | ez aimp |
| | ez it | | ez aec'h | | ez eot |
| | ez eont | | ez aent | | ez aint |
| | ez eer | | ez aed | | ez eor |
| avec A | | | | | |
| (me) | a ya | (me) | a yae | (me) | a yelo |

| | | |
|---|---|---|
| Impératif | 2ème personne du singulier : | kae |
| | 2ème personne du pluriel : | kit |

**6) Mutations après l'article**

***p*arrez, ar *b*arrez, ur *b*arrez ;** ***b*ourc'h, ar *v*ourc'h, ur *v*ourc'h.**
***p*lasenn, ar *b*lasenn, ur *b*lasenn ;** ***b*ag, ar *v*ag, ur *v*ag.**
***b*uoc'h, ar *v*uoc'h, ur *v*uoc'h.**

Tous ces noms sont féminins. Après l'article les noms féminins au singulier subissent des mutations par lénition rappelant celles qui ont lieu après A, DA et NE, la seule différence est que **d** ne se modifie pas en **z.** Le cas 2 des mutations (noms féminins après l'article) sera donc très voisin du cas 1 déjà cité.

cas 2

| | | | |
|---|---|---|---|
| **K →→→→→→ G** | | **G →→→→→→ C'H** | |
| | | **GW →→→→→ W** | |
| **T →→→→→→ D** | | **–** | **–** |
| **P →→→→→→ B** | | **B →→→→→→ V** | |
| | | **M →→→→→→ V** | |

**7) FOAR *W*ENGAMP – Le complément du nom**

On notera la construction de ce complément qui se fait de façon très différente du français.

| | |
|---|---|
| **foar Wengamp** | *la* foire *de* Guingamp |
| **dour ar puñs** | *l'*eau *du* puits |
| **dour puñs** | *de l'*eau *de* puits |
| **bara gwinizh** | *du* pain *de* froment |

Après un nom féminin au singulier la mutation a lieu (c'est au moins le cas dans les noms propres puisqu'autrement le complément commence en général par l'article !). Pour le moment on s'en tiendra à la mention du fait, la règle complète d'emploi sera vue au cours d'une prochaine leçon.

**8) Emploi de la préposition DA**

**Pelec'h emañ ? Da belec'h emañ o vont ? Da gerc'hat dour emañ o vont.**

**Da belec'h ez a ? D'ar park ez a da dennañ patatez.**

**Pelec'h edo ? Da belec'h edo o vont ? Da brennañ an nor edo o vont. Da belec'h ez ae ? D'an ti all ez ae da c'houlenn keloù.**

**Pelec'h e vo ? Da belec'h ha da ober petra e vo o vont ? D'an aod e vo o vont da welout ar vag o tont er porzh. Da belec'h ez ay goude ? D'ar gêr da zebriñ merenn.**

On remarquera surtout l'emploi de DA devant beaucoup de verbes à l'infinitif qui se construisent sans préposition en français :

| | |
|---|---|
| **mont da c'hoari** | *aller jouer* |
| **mont da besketa** | *aller pêcher* |
| **mont da gerc'hat boued** | *aller chercher de la nourriture* |
| **mont da sellout *ouzh* ar vag** | *aller regarder le bateau* |
| **mont da foar Wengamp da brenañ ur vuoc'h** | *aller à la foire de Guingamp acheter une vache* |

## 9) DI

Ce mot correspond au français *y* lorsqu'il y a mouvement :

*j'y vais* **mont a ran di**

Lorsqu'il n'y a pas mouvement le mot à employer est **eno** :

*j'y suis* **eno emaon**

*GERIOU*

| Orthographe | Prononciation | Français |
|---|---|---|
| **unnek** | ['ỹnɛk] ; ['œ̃nɛk] | onze |
| **unnekvet** | ['ỹn'negvət] ; [œ̃n'negvət] | onzième |
| **peur** | ['pø:r] | quand |
| **pegoulz** | [pe'guls] | quand |
| **pedavare** | [ˌpeˑda'va:re] | quand |
| **di** | ['di:] | y |
| **ouzh** | ['u:z] | contre, à |
| **evit** | [e'vi:d] ; [e'wi:d] | pour |
| **a-benn** | [a'bɛn] | pour (le moment donné) |
| **dilun** | [di'lỹ:n] | lundi |
| **dimeurzh** | [di'mœrs] | mardi |

...

| Orthographe | Prononciation | Français |
|---|---|---|
| **dimerc'her** | [di'mɛ̀rxər] | mercredi |
| **diriaou** | [di'rjɒw] | jeudi |
| **digwener** | [di'gwẽ:nər] | vendredi |
| **disadorn** | [di'sa:dɔrn] | samedi |
| **disul** | [di'sy:l] | dimanche |
| **kreisteiz** | [krɛjs'tɛjš] ; [krɛjs'te:] | midi |
| **goude kreisteiz** | ['gu:dekrɛjs'tɛjš] | après-midi |
| **gwechall** | ['gwɛ'ʃal] | autrefois |
| **dizale** | ['di'za:le] | bientôt, sans tarder |
| **marteze** | [mar'te:ze] | peut-être |
| **dont** | ['dõnt] | venir |
| **deus** | ['dø:z] | viens |
| **mont** | ['mõnt] | aller |
| **ay, aio** | ['ɛj] ['ɛjo] | ira |
| **yelo** | ['jɛ:lo] | ira |
| **kae** **kit** | ['ke:] ['ki:d] | vas allez |
| **gouz*out*** | ['gu:zut] | savoir |
| **gwel*out*** | ['gwe:lut] | voir |
| **sell*out* (ouzh)** | ['selut] | regarder (...) |
| **prenn*añ*** | ['prɛnã] | fermer à clef |
| **brud*añ*** | ['bry:dã] | faire connaître<br>faire la renommée |
| **brudet** | ['bry:dət] | renommé |
| **eost *-où*** | ['ɛwst] | moisson |
| **bag* *-où*** | ['ba:g] | bateau, barque |
| **deiz *-iou*** | ['dɛjš] ; [de:] | jour |
| **traoñ *-iou*** | ['trãw] | bas ; val |
| **loar* *-iou*** | ['lɔ·ar] ; [lwa:r] | lune |
| **loar nevez*** | ['lɔ·ar'nɛ:vəš] | nouvelle lune |
| **tre** | ['tre:] | reflux ; marée basse |
| **buoc'h* *-ed*** | ['by:ɣ] ; ['bywx] | vache |
| **beure *-où*** | ['bø:re] | matin |
| **mintin *-iou*** | ['mĩntĩn] | matin |
| **sarmon* *-iou*** | ['sarmõn] | sermon |
| **keloù☺** ***keleier*** | ['kɛ:lu] [kɛ'lɛjər] | nouvelle(s) |
| **sant** ***sent*** | ['sãnt] [sɛ̃nt] | saint |
| **santez*** | ['sãntəs] | sainte |
| **parrez* *-iou*** | ['parəs] | paroisse |
| **prosesion* *-iou*** | [ˌprosɛ'si:õn],[ˌpro·zɛ'si:õn] | procession |

...

| Orthographe | Prononciation | Français |
|---|---|---|
| **prezeger** ***-ien*** | [pre'ze:gər] | orateur |
| **gousperoù** | [gus'pe:ru] | vêpres |
| **skrivadur** ***-ioù*** | [skri'va:dyr] | orthographe |
| **distagadur** ***-ioù*** | ['dista'ga:dyr] | prononciation |
| **oferenn-bred*** | [o'ɣɛ̃rn'bre:d] | grand-messe |
| ***bugale-vihan*** | [by'ga:le'vi:ãn] | petits-enfants |
| **Brest** | ['brest] | Brest |
| **Gwengamp** | ['gwɛ̃ŋgãmp] | Guingamp |
| **Montroulez** | [mõn'truləs] | Morlaix |
| **Remengol** | [re'mẽŋgol] | Rumengol |
| **Lesneven** | ['lɛz'nẽ:vən] | Lesneven |
| **Santez Anna** | ['sãntəz'ãna] | Sainte Anne |
| **ar Palud** | [ar'pa:lyt] | la Palue |
| **Kemper** | ['kɛ̃mpər] | Quimper |

Daouzekvet kentel

Daouzekvet goulenn : **PEUR E VEZ ?**
**Pelec'h e vez ? Piv a vez ?**
**Penaos e vez ? Petra a vez ?**

**Peur e vez tomm an amzer ? – Tomm e vez an amzer e-pad an hañv.**
**Penaos e vez an amzer e-pad ar goañv ? – Yen e vez an amzer alïes.**
**Peur e vez glas ar gwez ? – Glas e vez ar gwez e-pad an hañv. – E-pad an hañv e vez glas ar gwez.**
**Peur e vez glas an oabl ? – Pa vez brav an amzer e vez glas.**
**Penaos e vez an douar pa vez glav oc'h ober ? – Gleb e vez an douar pa vez glav oc'h ober.**
**Peur e vez erc'h ? – Erc'h a vez a-wechoù e-pad ar goañv.**
**Peur e vez skorn war an dour ? – Pa vez yen an amzer e vez skorn war an dour. – Skorniñ a ra pa vez yen an amzer.**
**Peur e vez an dud en oferenn ? – D'ar sul e vez an dud en oferenn. – Bep sul ez an d'an oferenn.**
**Disul e wisko Annaig dilhad kaer evit mont d'ar pardon.**
**Peur e vez marc'had e Pondi ? – D'al lun e vez. – Bep lun e vez marc'had eno.**



PEUR E VEZ TOMM AN AMZER ?

Peur ne vez ket a skol ? — D'ar sul ha d'ar merc'her ne vez ket a skol. — Bemdez nemet d'ar merc'her ha d'ar sul ez a Pêrig ha Lizig d'ar skol.

Peur e vez hir an noz ? — E-pad ar goañv e vez hir an noz ha berr an deiz ; teñval e vez alïes an amzer.

Fall e vez ar mor pa vez gwall amzer. — Kalet e vez an douar pa vez skornet. — Kurun a vez pa vez arnev. — Kurun a ra bremañ ivez ? — Nann, ne ra ket; n'eus ket a arnev bremañ.

Berr e vez an deizioù e miz genver.
Alïes e vez Meurlarjez e miz c'hwevrer.
Barroù kazarc'h a vez alïes e miz meurzh.
Gouelioù Pask a vez peurvuiañ e miz ebrel.
Glas e vez atav ar maezioù e miz mae.
Darev e vez ar sivi e miz even.
Falc'het e vez ar foenn e miz gouere.
Sec'h e vez a-wechoù an amzer e miz eost.
Kregiñ a ra ar skol e miz gwengolo.
Darev e vez kalz frouezh e miz here.
Kouezhañ a ra an delioù e miz du.
Kreñv e vez an avel e miz kerzu.



ALIES E VEZ MEURLARJEZ E MIZ C'HWEVRER

Pelec'h e vez Yann bep sul ? — Bep sul e vez Yann en ostaleri. — Petra e vez oc'h ober eno ? O c'hoari ar c'hartoù e vez eno bep sul. — Bep sul ez a

**di da c'hoari ar c'hartoù. — Piv a vez bep sul en ostaleri o c'hoari ar c'hartoù ? — Piv a ya bep sul d'an ostaleri da c'hoari ar c'hartoù ?**

**Petra e veze tad oc'h ober gwechall goude ar skol ? — O tiwall ar saout e veze e-pad an hañv.**

**Pelec'h e vez marc'had bep yaou ? — Marc'had a vez bep yaou e Lannuon. — D'ar yaou e vez ar marc'had eno ha bep yaou e vez marc'had ivez er Gemene hag e kêrioù all c'hoazh.**

**Pelec'h e vez bugale ar skol o c'hoari ? Er porzh eo e vezont. — Da belec'h ez eont da c'hoari polotenn ? D'an dachenn c'hoari ez eont.**

**Pelec'h e vez an dud o kousket ? E gweleoù e vezont. — Petra a vez graet ouzh taol ? Debret e vez ouzh taol. — Penaos e vezer ouzh taol evit debriñ ? Azezet e vezer. Azezañ a reer ouzh taol evit debriñ.**

**N'eo ket brav an amzer er mare-mañ. Bez' e vez glav deiz ha noz ha kalz avel a ra. Klouar eo an avel koulskoude. — N'eo ket bet yen er goañv-mañ, tomm eo bet avat en hañv tremen.**

**Klouar e vez an amzer peurvuiañ e Breizh. Ne vez ket a erc'h alïes ; er bloaz-mañ ez eus bet kalz koulskoude ha bez' ez eus c'hoazh bremañ war an douar.**

**Petra a vez tad oc'h ober bemdez ? O labourat e vez.**

## *YEZHADUR*

1)

**brav EO an amzer hiziv**
**an amzer A ZO brav hiziv**
*******
**brav E VEZ an amzer alïes**
**an amzer A VEZ brav alïes**

Lorsqu'il y a une idée de durée ou de répétition habituelle à exprimer, le breton dispose de formes spéciales pour les verbes "être" et "avoir". Ces formes sont désignées sous le nom de ***formes d'habitude***. Il en résulte que le verbe BEZAÑ peut se conjuguer sous trois formes :

a) La ***forme de situation*** qui est de rigueur après les compléments de lieu (y compris ceux de localisation dans le temps !).

**amañ *emañ* ar gwele**
**disul *edo* gouel ar barrez**
**o kousket *emañ***

"Emañ" pourrait se traduire par le français "se trouve". On remarquera que cette conjugaison est très incomplète puisqu'elle existe seulement au présent et à l'imparfait de l'indicatif et seulement après le complément.

b) La *forme ordinaire* :

| | |
|---|---|
| **ar gwele** *a zo* **amañ** | (cf. **amañ emañ ar gwele**) |
| **yen** *eo* **en ti-mañ** | **en ti-mañ** *eo* **yen** |
| **treut** *eo* **ar c'hi-se** | **ar c'hi-se** *a zo* **treut** |

c) La ***forme d'habitude*** que l'on emploie chaque fois que le verbe a (et pas seulement lorsqu'il est placé **après** !) un complément indiquant la durée, la répétition, la continuité. Ces formes spéciales existent pour le présent, l'imparfait et le futur de l'indicatif ainsi que pour les temps composés correspondants :

| | |
|---|---|
| **yen** *e vez* **bemdez** | **Paol** *a vez* **mezv alïes** |
| **o kanañ** *e veze* **bep yaou** | **glav** *a veze* **hep ehan** |
| **paeet** *e vezo* **bep sizhun** | **foar** *a vezo* **bep miz** |

En ce qui concerne le verbe "avoir" nous retiendrons pour le moment seulement les formes de la troisième personne du singulier :

| | |
|---|---|
| **erc'h** *a vez* **e-pad ar goañv** | cf. **erc'h** *a zo* **war an douar** |
| *bez' e vez* **erc'h e-pad ar goañv** | *bez' ez eus* **erc'h war an douar** |
| **ur gentel** *a veze* **bep lun** | **dilun** *e oa* **ur gentel** |
| **kafe** *a vezo* **bep pred** | **da lein** *e vo* **kafe** |

**2) La voix passive**

La forme d'habitude en BEZ sert à former la voix passive des verbes. Comparons c'est deux phrases :

**troc'het** *eo* **ar foenn** et **troc'het** *e vez* **ar foenn**

Dans la première, que l'on traduit facilement en français par "le foin est coupé", **troc'het** joue le rôle d'attribut; quant à la seconde phrase, on la rend en général en français par une forme active impersonnelle : "on coupe le foin". La forme bretonne est à comparer par contre à l'allemand "der Heu wird geschnitten" et c'est là la véritable voix passive. Le breton possède d'ailleurs une forme active impersonnelle correspondant au français "on" :

**ar foenn a falc'her** **bez' e falc'her ar foenn**

Rappelons ici la conjugaison avec l'infinitif du verbe et OBER pour auxiliaire, conjugaison qui est de rigueur lorsqu'on veut insister sur le côté actif. Cette conjugaison peut se mettre également au passif :

**falc'h***at* *a reer* **ar foenn** **falc'h***et* *e vez* **ar foenn**

### 3) Phrase avec proposition subordonnée

Dans les premières leçons nous avons eu l'occasion de nous servir de phrases consistant uniquement en propositions indépendantes; nous allons dans cette leçon aborder l'emploi des propositions subordonnées.

La proposition subordonnée temporelle est introduite par la conjonction **PA** :

**fall e vez ar mor *pa* vez gwall amzer**
**kurun a vez *pa* vez arnev**
**gleb e vez an douar *pa* vez glav oc'h ober**

Remarquer que PA fait subir au mot qui le suit la même mutation que A et DA (cas 1 des mutations) :

**skuizh e vezan pa zeuan d'ar gêr**

Comme n'importe quel complément de temps la proposition introduite par PA peut se mettre en tête de la phrase. Remarquer que la principale commence alors obligatoirement par le verbe introduit par la particule E :

**pa vez gwall amzer *e vez* fall ar mor**
**pa vez glav oc'h ober *e vez* gleb an douar**
**pa zeuan d'ar gêr *e vezan* skuizh**

### 4) Emploi des noms de mois et de jours

Les noms de mois s'emploient habituellement toujours précédés du mot MIZ *(mois)* :

| | |
|---|---|
| **miz ebrel** | *le mois d'avril, avril* |
| **e miz ebrel** | *en avril* |

Dans la précédente leçon nous avons vu les formes adverbiales des noms de jour en DI-. Dans la présente nous avons vu les formes nominales précédées de **bep** *(chaque)* et de **da.** En voici un tableau résumé :

| | | |
|---|---|---|
| **d'ar sul** | **bep sul** | **disul** |
| **d'al lun** | **bep lun** | **dilun** |
| **d'ar meurzh** | **bep meurzh** | **dimeurzh** |
| **d'ar merc'her** | **bep merc'her** | **dimerc'her** |
| **d'ar yaou** | **bep yaou** | **diriaou** |
| **d'ar gwener** | **bep gwener** | **digwener** |
| **d'ar sadorn** | **bep sadorn** | **disadorn** |
| *le samedi...* | *chaque samedi...* | *samedi...* |

### 5) Verbes impersonnels

Pour rendre le français "il fait chaud", "il fait froid", nous disons en breton **tomm eo** (et **tomm e vez**), **yen eo** (et **yen e vez**), c'est-à-dire l'équivalent de "il est chaud", "il est froid", le mot **amzer** étant probablement sous-entendu.

Les verbes français du type "il gèle" peuvent se rendre en breton par l'infinitif suivi du verbe OBER au temps voulu : **reviñ a ra, skorniñ a ra, sec'hañ a ra...** Mais pour traduire des expressions comme "il pleut", "il neige", "il vente"... c'est du nom avec le verbe "ober" qu'on se sert : **glav a ra, erc'h a ra, avel a ra** = "de la pluie il fait", etc.

Par contre pour rendre en breton "il y a" (de la pluie, du vent, du soleil, etc.) on emploie également en breton **a zo** ou **a vez** :

| | |
|---|---|
| **skorniñ a ra bemnoz**<br>**skorn a vez bemnoz** | **skorn a zo bremañ** |
| **reviñ a rae bep beure**<br>**rev a veze bep beure** | **rev a oa er mintin-mañ** |

*Pa vez erc'h war an douar*
*Ne vez na tomm na klouar*

*GERIOU*

| Orthographe | Prononciation | Français |
|---|---|---|
| **daouzek** | ['dɒwzək] | douze |
| **daouzekvet** | [dɒw'ze·gvət] | douzième |
| **pa** | ['pa:] | quand |
| **ouzh taol** | [us'tawl] ; [us'to:l] | à table |
| **bep** | ['be:b] | chaque |
| **e-pad** | [e'pa:d] | pendant |
| **nemet** | ['nemət] | sauf |
| **bemdez** | ['bɛmdəs] ; ['bɛmde] | chaque jour |
| **bemnoz** | ['bɛmnos] | chaque nuit |
| **alïes** | [a'li:əs] | souvent |
| **atav** | [a'taw] ; ['ato] | toujours |
| **a-wechoù** | [a'wɛʃu] ; [a'vɛʃu] | quelquefois |
| **peurvuiañ** | [pør'vyjã] | le plus souvent la plupart du temps |

...

| Orthographe | Prononciation | Français |
|---|---|---|
| **koulskoude** | [kuls'ku:də] | cependant |
| **kreñv** | ['krẽ:] ; ['krẽw] | fort |
| **gleb** | ['gle:b] | mouillé, humide |
| **mezv** | ['mεzw]; ['mε:zo]; ['mεw] | ivre |
| **sec'h** | ['se:ɣ] ; ['sὲ:ɣ] | sec |
| **klouar** | ['klu˔ar] | tiède |
| **kalet** | ['ka:lət] | dur |
| **darev** | ['da:re] ; ['da:rew] | mûr |
| **teñval** | ['tẽ:val] | sombre |
| **tremen** | ['trẽmə̃n] | passé |
| **erc'h©** | ['ὲrx] | neige |
| **skorn©** | ['skɔrn] | gel, glace |
| **rev©** | ['rεw] | gelée (blanche) |
| **miz** ***-ioù*** | ['mi:z] | mois |
| **hañv** ***-où*** | ['(h)ã:] ; ['(h)ãw] | été |
| **goañv** ***-où*** | ['gõ˔ã] ; ['gwã(w)] | hiver |
| **barr** ***-où*** | ['ba˔r] | averse |
| **foenn©** ***-où*** | ['fwεn] | foin |
| **maez** ***-ioù*** | ['ma˔εs] ; ['mε:z] | campagne |
| ***frouezh*** | ['fru˔əs] ; ['frwe:z] | fruits |
| ***delioù*** | ['dεlju] ; ['dεʎu] | feuilles |
| ***kartoù*** | ['kartu] | cartes (à jouer) |
| ***sivi*** | ['si:vi] | fraises |
| **mare** ***-où*** | ['ma:re] | moment, marée |
| **arnev©** | ['arnẽ] | orage |
| **amzer©** ***-ioù*** | ['ãmzər] | temps |
| **avel©** ***-ioù*** | ['a:vəl] ; ['awəl] | vent |
| **kazarc'h©** | ['ka:zarx] | grêle |
| **kurun(*)©** ***-où*** | ['ky:rỹn] | tonnerre |
| **sul** ***-ioù*** | ['sy:l] | dimanche |
| **lun** ***-ioù*** | ['ly:n] | lundi |
| **meurzh** ***-ioù*** | ['mœrs] | mardi |
| **merc'her** ***-ioù*** | ['mὲrxər] | mercredi |
| **yaou** ***-ioù*** | ['jɒw] | jeudi |
| **gwener** ***-ioù*** | ['gwẽ:nər] | vendredi |
| **sadorn** ***-ioù*** | ['sa:dɔrn] | samedi |
| **ostaleri*** ***-ioù*** | [ˌosta'le:ri] | auberge |
| **polotenn*** ***-où*** | ['po'lotən] | pelote, balle |
| **tachenn*** ***-où*** | ['taʃən] | pièce de terre |

. . .

| Orthographe | Prononciation | Français |
|---|---|---|
| **tachenn-c'hoari*** | ['taʃən'ɣwa:ri] | terrain de jeux |
| **genver** | ['gẽnvər] | janvier |
| **c'hwevrer** | ['xwe:vrər] | février |
| **meurzh** | ['mœrs] | mars |
| **ebrel** | ['e:brəl] | avril |
| **mae** | ['ma·e] ; ['mɛ·e] | mai |
| **even** | ['ẽ:vən] ; ['ẽwən] | juin |
| **mezheven** | [ me'zẽ:vən] | juin |
| **gouere** | ['gwe:re] | juillet |
| **eost** | ['ɛwst] | août |
| **gwengolo** | ['gwɛŋgǫlǫ] | septembre |
| **here** | ['(h)e:re] | octobre |
| **du** | ['dy:] | novembre |
| **kerzu** | ['kɛ̀rzy] | décembre |
| **Pask** | ['pask] | Pâques |
| **Breizh** | ['brɛjs] | Bretagne |
| **Lannuon** | ['lãn'ny:ɔ̃n] | Lannion |
| **Pondi** | [põn'di:] | Pontivy |
| **ar Gemene** | [ˌarge'mẽ:ne] | Guéméné |
| **Meurlarjez** | [mœr'larʒəš] | Mardi-Gras |
| **diwall** | ['diwal] | garder |
| **gwisk*añ*** | ['gwiskã] | vêtir, revêtir |
| **azez*añ*** | [a'ze:žã] | s'asseoir |
| **skorn*iñ*** | ['skɔrnĩ] | geler |
| **rev*iñ*** | ['rɛ:vĩ] ; ['rɛwĩ] | geler (gelée blanche) |
| **troc'h*añ*** | ['trɔ:ɣã] | couper |
| **kreg*iñ*** **krog** | ['krɛ:gĩ] ['kro:g] | commencer |
| **falc'h*at*** | ['falxat] | faucher |
| **na ... na ...** | [na·] [na·] | ni ... ni ... |

## Observations sur le vocabulaire

1) **miz even, miz mezheven** – la seconde forme est préférée dans les textes écrits depuis quelques dizaines d'années tandis que la première est la seule que connaissent la plupart des bretonnants. Il semble qu'il y ait eu une certaine confusion entre **mezheven** et **miz even,** de prononciation très voisine.

2) Remarquer les expressions **brav an amzer** et **fall an amzer.** On peut

également dire ***kaer* eo an amzer,** mais c'est déjà plus que le "beau temps" français de même que **gwall amzer** est nettement plus fort que "mauvais temps", c'est déjà presque la tourmente.

3) **GLAS ar gwez, GLAS an delioù** — La notion de "vert" du français s'exprime, lorsqu'il s'agit de la nature, par **glas.**

4) Noter l'expression **ouzh taol,** *à table :* **mont ouzh taol, bezañ ouzh taol, sevel ouzh taol** *(se mettre à table),* **chom ouzh taol.**

5) **War ar maez** = *à la campagne;* **ar maezioù** = *la campagne.* Souvenez-vous de **er-maez** = *dehors;* **mont er-maez, dont er-maez** = *sortir* (suivant le sens du mouvement).

6) Noter la construction avec DA pour rendre les expressions adverbiales françaises "le lundi", "le mardi"...: **d'al lun, d'ar meurzh...**

7) **Kurun** étant un nom d'élément comme **glav, avel, skorn, rev...** (emploi de l'article partitif "du" en français !) est normalement du masculin. On dit cependant souvent **ar Gurun,** au féminin.

8) Remarquer l'expression **c'hoari ar c'hartoù** = *jouer aux cartes* (mot-à-mot : "jouer les cartes").

## Trizekvet kentel

### Trizekvet goulenn : **PET ?**

**Pet den a zo en ti ? — Kalz.**
**Pet leue a zo er c'hraou ? — Unan.**
**Pet bugel a zo en ti-se ? — Daou.**
**Pet prenestr a zo war ar gambr ? — Tri.**
**Pet loen a zo ouzh ar c'harr ? — Pevar.**
**Pet biz a zo war an dorn-mañ ? — Pemp.**
**Pet levr a zo aze war ar stal ? — C'hwec'h.**
**Pet devezh a vez en ur sizhun ? — Seizh.**
**Pet buoc'h a welit er park ? — Eizh.**
**Pet gwezenn a oa war ar c'hleuz ? — Nav.**
**Pet den a vo ouzh taol disul ? — Dek.**
**Pet gwerenn a oa war an daol ? — Unnek.**
**Pet miz a vez en ur bloaz ? — Daouzek.**
**Pet evn a zo war ar bod-se ? — Hini ebet.**

Lennomp : **1 2 3 4 5 6 7 8 9 10 11 12**

Daou baotr ha div blac'h a zo en ti-se. — Ur yar ha div yar a ra teir yar. — Peder rod a zo d'ar c'harr-tan ha div hepken d'ar c'harr dre gezeg.



PET LEUE A ZO ER C'HRAOU ?



PET BIZ A ZO WAR AN DORN-MAÑ ?



PET BUOC'H A WELIT ER PARK ?



PET GWERENN A ZO WAR AN DAOL ?

Kemer an tamm bara-se. Ha c'hwi, kemerit an tammoù bara all. — Laka ar pod-se war an daol ; lakaomp bleunioù er pod bremañ ; lakaomp ivez

podoù gant bleunioù war an taolioù all. — Lazh ar yar-se diouzhtu, met na lazh ket ar yer all. — Skubit ar gambr-se bremañ ; c'hwi a skubo ar c'hambroù all goude. — Renkit ar gador-se e-kichen ar c'hadorioù all. — Lakaomp c'hoazh ar plad-mañ gant ar pladoù all.

Pet biz a vez war bep dorn ? — Pemp a vez war bep hini. — Dek biz a vez eta war an daou zorn. — Pemp biz a vez ivez war bep troad, dek biz troad a zo eta da bep den. — C'hwec'h levr a zo aze war an daol ; lakaomp pemp levr all e-kichen al levrioù-se ; unnek levr a welomp bremañ war an daol. — War an ti ez eus div zor ha pemp prenestr, div siminal a zo ivez. — Lakait daouzek vi dindan ar yar.

Me am eus ur fri, daou lagad, teir rann-gorf, pevar ezel, pemp biz war bep dorn ha pemp biz war bep troad, ar pezh a ra ugent biz en holl. Kalz blev am eus ivez, ne 'm eus pav ebet na beg ebet avat.

Nav ha pevar a ra trizek. Trizek hag unan a ra pevarzek. Seizh hag eizh a ra pemzek. Dek ha pemp a ra pemzek ivez. Eizh, c'hwec'h ha daou a ra c'hwezek. Seizh ha dek a ra seitek. Teir gwech c'hwec'h a ra triwec'h. Nav ha dek a ra naontek. Nav hag unnek a ra ugent. Ugent nemet eizh a ra daouzek.

Lennomp : **11 12 13 14 15 16 17 18 19 20**

Ur genoù am eus-me ; pet genoù ac'h eus-te ? Ne 'm eus ivez nemet unan. — Kalz bugale en deus Gwenole, pet he deus Anna ? Anna n'he deus nemet tri. — Tri bugel he deus, ur mab ha div verc'h. — Nebeut a arc'hant hon eus ; int avat o deus kalz, pinvidik int. — Pet breur ha pet c'hoar hoc'h eus-c'hwi ? Hini ebet. — Pet buoc'h a zo er c'hraou-se ? N'eus hini ebet bremañ, er-maez emaint, met c'hwec'h a vez er c'hraou e-pad an noz.
N'eus den ebet en ti ? Eo, unan bennak a zo.

*Klevet ha gwelet a zo daou*

*YEZHADUR*

### 1) L'interrogatif PET ? : combien ? (= quel nombre ?)

A une question introduite par **PET ?** on répond par un nombre (les nombres de 1 à 20 ont été appris au cours de la leçon) ou bien par un indéfini désignant une quantité numérable.

Cette notion de "numérable" est extrêmement importante. On ne peut, en effet, se servir de **pet** que devant des noms d'êtres ou de choses formés d'unités. Ainsi on ne pourra pas dire, dans les conditions normales, **pet dour ? pet laezh** ou **pet glav...** car il s'agit là d'éléments qui ne sont pas divisibles en unités. Nous aurons l'occasion, au cours de la prochaine leçon, de voir comment on répond à la question "combien d'eau ?"

### 2) Le genre des noms après PET et après les adjectifs numéraux

L'adjectif interrogatif **pet** et les nombres employés adjectivement sont toujours suivis d'un nom au singulier :

**pet den ?** **dek den** **den ebet** **meur a zen**

### 3) DAOU, DIV; TRI, TEIR; PEVAR, PEDER

Pour ces trois nombres le breton possède une forme masculine et une forme féminine. Détail à ne pas oublier !

**UNAN** est un pronom dont la forme adjective est l'article indéfini qui nous est déjà connu sous les formes **un, ur** ou **ul** (suivant la lettre initiale du mot suivant).

### 4) Les mutations initiales

*a) après les nombres* — Les nombres 1, 2, 3, 4 et 9 provoquent une mutation de la consonne initiale des noms qui les suivent. Le cas des noms après 2, 3, 4 et 9 sera étudié au cours de la prochaine leçon. Après l'article indéfini **un** ou **ur** nous connaissons déjà les deux cas possibles :

— dans un ***nom féminin***, mutation complète par lénition du "cas 1" (voir la liste au § c)
— dans un ***nom masculin***, une seule mutation : **K → C'H**
**kazh** **ur c'hazh** "cas 7"

*b) après l'article défini* — Nous connaissions jusqu'ici le cas des noms au féminin singulier et au masculin singulier. Dans cette leçon nous avons trouvé des noms au pluriel. Voici un résumé des cas possibles :

— ***noms féminins au singulier*** : mutations complète par lénition ("cas 1")
— ***noms masculins au singulier, noms féminins au pluriel*** : ces deux groupes de noms ne subissent que la mutation K/C'H du cas 7 :
**kazh** **ar c'hazh** **kadorioù** **ar c'hadorioù**

– ***noms masculins au pluriel.*** Ces noms ne subissent en général que le cas 7 : **kazh, ar c'hizhier.** Toutefois la plupart des noms masculins désignant des personnes et notamment ceux à pluriel en -IEN et en -ED subissent les mutations complètes du cas 1.

*c) après les prépositions* A, DA, DRE, WAR, DINDAN *et les particules négatives* NA *et* NE – Mutations complètes du cas 1 :

| K | T | P | G | GW | D | B | V |
|---|---|---|---|---|---|---|---|
| ↓ | ↓ | ↓ | ↓ | ↓ | ↓ | ↓ | ↓ |
| G | D | B | C'H | W | Z | V | V |

**ur c'harr dre *g*ezeg** **war *b*ep dorn** **na *z*ebrit ket**

### 5) Question de prononciation

L'interrogatif **pet** ainsi que l'adjectif numéral portent toujours l'accent tonique principal. Il s'ensuit que lorsque le nom est formé d'une seule syllabe, l'ensemble nombre + nom se prononce comme un mot unique :

| **un den** | **dek biz** | **pet yar ?** | **daouzek miz** |
|---|---|---|---|
| ['yndẽn] | ['de·gbis] | ['pe·djar] | [dɒw'ze·gmis] |

### 6) A ZO, A VEZ

L'emploi correct des formes d'habitude du verbe "avoir" est d'une très grande importance pour l'expression de la pensée. La phrase suivante permettra de se rendre compte de la différence de leur emploi : **n'EUS buoc'h ebet er c'hraou bremañ, met c'hwec'h A VEZ e-pad an noz.**

On aura de même :

**pet devezh A VEZ en ur miz ?** *combien y a-t-il de jours en un mois ?*
**pet devezh A ZO er miz-mañ ?** *combien y a-t-il de jours ce mois-ci ?*

### 7) Conjugaison du verbe "avoir"

L'auxiliaire qui correspond au français "avoir" est un verbe qui se conjugue d'une façon tout à fait particulière. Tout d'abord l'infinitif habituel KAOUT n'a rien à voir avec les formes de la conjugaison (c'est une variante de **kavout** = *trouver*); le participe passé (BET) et l'impératif (BEZ, BEZOMP, BEZIT) sont ceux du verbes "être" et d'ailleurs les temps

personnels sont construits avec la troisième personne du singulier du verbe "être" et l'aide d'une forme pronominale pour indiquer la personne ou la forme impersonnelle.

Voici cette conjugaison avec le support d'un complément direct d'objet. Le **bet** entre paranthèses donne la forme du temps composé correspondant.

| | formes normales | | | | formes d'habitude | | | |
|---|---|---|---|---|---|---|---|---|
| | **PRESENT & PASSE COMPOSE** | | | | | | | |
| sg 1 | un ti | am | eus | (bet) | bara | am | bez | (bet) |
| sg 2 | — | ac'h | eus | (bet) | — | az | pez | (bet) |
| sg 3m | — | en | deus | (bet) | — | en | devez | (bet) |
| sg 3f | — | he | deus | (bet) | — | he | devez | (bet) |
| pl 1 | — | hon | eus | (bet) | — | hor | bez | (bet) |
| pl 2 | — | hoc'h | eus | (bet) | — | ho | pez | (bet) |
| pl 3 | — | o | deus | (bet) | — | o | devez | (bet) |
| imp | — | a | zo | (bet) | — | a | vez | (bet) |
| | **IMPARFAIT & PLUS-QUE-PARFAIT** | | | | | | | |
| sg 1 | levrioù | am | boa | (bet) | loened | am | beze | (bet) |
| sg 2 | — | az | poa | (bet) | — | az | peze | (bet) |
| sg 3m | — | en | devoa | (bet) | — | en | deveze | (bet) |
| sg 3f | — | he | devoa | (bet) | — | he | deveze | (bet) |
| pl 1 | — | hor | boa | (bet) | — | hor | beze | (bet) |
| pl 2 | — | ho | poa | (bet) | — | ho | peze | (bet) |
| pl 3 | — | o | devoa | (bet) | — | o | deveze | (bet) |
| imp. | — | a | oa | (bet) | — | a | veze | (bet) |
| | **FUTUR & FUTUR ANTERIEUR** | | | | | | | |
| sg 1 | arc'hant | am | bo | (bet) | frouezh | am | bezo | (bet) |
| sg 2 | — | az | po | (bet) | — | az | pezo | (bet) |
| sg 3m | — | en | devo | (bet) | — | en | devezo | (bet) |
| sg 3f | — | he | devo | (bet) | — | he | devezo | (bet) |
| pl 1 | — | hor | bo | (bet) | — | hor | bezo | (bet) |
| pl 2 | — | ho | po | (bet) | — | ho | pezo | (bet) |
| pl 3 | — | o | devo | (bet) | — | o | devezo | (bet) |
| imp | — | a | vo | (bet) | — | a | vezo | (bet) |

On notera qu'après le complément circonstanciel, la forme impersonnelle est **ez eus** au présent ordinaire et que la particule verbale est **E** au lieu de **a** aux autres formes : **bremañ** ***ez eus*** **bara en ti; atav** ***e veze*** **patatez da zebriñ; bep bloaz** ***e vezo*** **frouezh el liorzh.** C'est également le cas après BEZ' : **bez'** ***e vo*** **kalz tud er gouel.**

Dans les mêmes conditions on se sert également de **EM** et **EZ** au lieu de **am** et **az** : **bez'** ***em eus*** **kalz levrioù; neuze** ***ez peze*** **kalz labour.**

### 8) Renforcement de la personne

Le breton, particulièrement avec le verbe "avoir", aime bien renforcer le caractère personnel. C'est ainsi que lorsque le sujet n'est pas exprimé (l'exprimer est déjà un renforcement !) on ajoute souvent le pronom personnel à la suite de la forme verbale à laquelle on le joint alors par un trait d'union :

| (sujet en tête) | (sujet joint au verbe) |
|---|---|
| **me am eus ur fri** | **ur fri am eus-me** |
| **te az pez kalz arc'hant** | **kalz arc'hant az pez-te** |
| **eñ en devoa un ti** | **un ti en devoa-eñ** |
| **hi he deveze labour** | **labour he deveze-hi** |
| **ni hor bo boued mat** | **boued mat hor bo-ni** |
| **c'hwi ho pezo madoù** | **madoù ho pezo-c'hwi** |
| **int o deus loened** | **loened o deus-int** |

Dans la prononciation c'est le verbe qui porte l'accent tonique et l'ensemble verbe + pronom est prononcé comme s'il s'agissait d'un mot unique lorsque le verbe est monosyllabique : **o deus-int** [o'dø·zĩnt] , mais lorsque le verbe comporte au moins deux syllabes il est prononcé normalement et le pronom reste atone. Situé avant le verbe, le pronom est au contraire très fortement accentué.

### 9) Le démonstratif et l'indéfini

**PEP** = *chaque; tout, toute :* **pep den,** *toute personne.*
Devient **bep** dans certaines locutions temporelles : **bep sizhun, bep yaou...**

| | |
|---|---|
| **pep hini** | *chacun, chacune* |
| **hini ebet** | *aucun, aucune* |
| **meur a hini** | *plusieurs* |

**EBET** *(aucun, aucune)* ne peut s'employer qu'après un nom numérable au singulier : **den ebet.**

**MEUR** *(maint)* s'emploie également toujours avec un singulier numérable. Il se met devant le nom et est toujours réuni à celui-ci par la préposition A : **meur a zen.**

**KALZ** *(beaucoup de),* à l'inverse, ne peut se placer que devant un pluriel ou un singulier non numérable : **kalz tud, kalz blev, kalz gwin.**

**NEBEUT** *(peu)* se construit toujours avec la préposition A : **nebeut a dud, nebeut a arc'hant.** Il arrive que KALZ se construise aussi de cette façon : **kalz a dud, kalz a c'hlav.**

**AR PEZH** = *ce* **ar pezh a ra** = *ce qui fait.*

*GERIOU*

| Orthographe | Prononciation | Français |
|---|---|---|
| **pet** | ['pe:d] | combien |
| **pet den** | ['pe·tdẽn] | combien de personnes |
| **ebet** | [e'be:d] | aucun, aucune |
| **gant** | ['gãnt] | avec, par |
| **meur** | ['mø:r] | maint, plusieurs |
| **pep** | ['pe:b] | chaque |
| **pep hini** | ['pep'pĩ:ni] | chacun, chacune |
| **nebeut** | ['ne:bøt] | peu |
| **bennak** | [be'na:g] | quelque, quelques |
| **en holl** | [ẽn'nol] | en tout |
| **na** | ['na:] | ne (devant impératif) |
| **met** | ['mɛ:d] | mais |
| **nemet** | ['nẽmət] | sauf, moins |
| **eta** | ['eta] | ainsi, par conséquent |
| **avat** | [a'va:d] | mais, cependant |
| **diouzhtu** | [diws'ty:] | tout de suite |
| **div** | ['diw] ; ['di:v] | deux (féminin) |
| **teir** | ['tɛjr] | trois (féminin) |
| **peder** | ['pe:dər] | quatre (féminin) |
| **trizek** | ['tri:zək] | treize |
| **trizekvet** | ['tri'ze·gvət] | treizième |
| **pevarzek** | ['pɛ̀'varzək] | quatorze |
| **pemzek** | ['pɛmzək] | quinze |
| **c'hwezek** | ['xwe:zək] | seize |
| **seitek** | ['sɛjtək] | dix-sept |

...

| Orthographe | | Prononciation | Français |
|---|---|---|---|
| **triwec'h** | | ['tri:vɛ̀x] ; ['triwɛ̀x] | dix-huit |
| **naontek** | | ['nã·õntək] | dix-neuf |
| **ugent** | | ['y:gɛ̃n(t)] | vingt |
| **beg** ***-où*** | | ['be:g] | bec |
| **bod** ***-où*** | | ['bǫ:d] | rameau |
| **kambr*** ***-où*** | | ['kãmpr] | chambre |
| **korf** ***-où*** | | ['kɔrɣ] | corps |
| **fri** ***-où*** | | ['fri:] | nez |
| **gwech*** ***-où*** | | [gwɛʃ] ; [gwɛ·ʒ] | fois |
| **gwerenn*** ***-où*** | | ['gwe:rən] | verre, carreau |
| **gwezenn*** ***-où*** | | ['gwe:zən] | arbre |
| **lagad** ***-où*** | | ['la:gat] | oeil |
| **leue** ***-où*** | | ['løe] | veau |
| **plad** ***-où*** | | ['pla:d] | plat |
| **prenestr** ***-où*** | | ['prɛ̃:nəstr] | fenêtre |
| **rann*** ***-où*** | | ['rãn] | partie |
| **rann-gorf*** | | [ˌrãn'gɔrɣ] | partie du corps |
| ***rannoù-korf*** | | ['rãnu'kɔrɣ] | |
| **rod*** ***-où*** | | ['ro:d] | roue |
| **tamm** ***-où*** | | ['tãm] | morceau |
| **vi** ***-où*** | | ['vi:] | oeuf |
| ***blev,*** **blev**° ***-ioù*** | | ['blɛw] | poil, cheveux |
| **kador*** ***-ioù*** | | ['ka:dɔr] | chaise |
| **kleuz** ***-ioù*** | | ['klø:ž] | talus |
| **devezh** ***-ioù*** | | ['de:vəs] ; ['dewəs] | jour, journée |
| **dorn** ***-ioù*** | | ['dɔrn] | main |
| **pav** ***-ioù*** | | ['paw] | patte |
| **yar** | ***yer*** | ['ja:r] ['je:r] | poule |
| **karr** | ***kirri*** | ['ka:r] ['kiri] | char (-rette), voiture |
| **karr-tan** | ***kirri-tan*** | [ˌka·r'tã:n] | automobile |
| **ezel** | ***izili*** | ['e:zəl] [i'zi:li] | membre |
| **kraou** | ***krevier*** | ['krɒw] ['krɛwjər] | crèche, étable |
| **biz** | ***biziëd*** | ['bi:z] [bi'zi:ət] | doigt |
| **genoù** | ***genaouioù*** | ['gɛ̃:nu] [gɛ̃'nɒwju] | bouche |
| ***bleunioù*** | | ['blœ̃nju] ; ['blœ̃ɲu] | fleurs |
| ***daouarn***ᵛ ***-ioù*** | | ['dɒwarn] | mains (les deux) |
| ***madoù*** | | ['ma:du] | biens |
| **kemer** | | ['kɛ̃mər] | prendre |
| **kaout** | | ['kɒwt] | avoir |

...

| Orthographe | Prononciation | Français |
|---|---|---|
| **kav*out*** | ['ka:vut] | trouver |
| **renk*añ*** | ['rẽŋkã] | ranger |
| **ho po** | [o'pọ:] | vous aurez |
| **ho poa** | [o'pwa:] | vous aviez |

Pevarzekvet kentel

Pevarzekvet goulenn : **PEGEMENT ?**

**Pegement a ra dek ha dek ? Dek ha dek a ra ugent.**
**Pegement a ra daouzek ha trizek ? Pemp warn-ugent.**
**Pegement a ra pevar ha c'hwec'h warn-ugent ? Tregont.**
**Pegement a ra tregont hag ugent ? Hanter-kant.**
**Pegement a ra hanter-kant nemet dek ? Daou-ugent.**
**Lavarit din pegement a ra tregont ha tri. Tregont ha tri a ra tri ha tregont.**
**Pegement a ra daou-ugent hag ugent ? Tri-ugent.**
**Ha daou-ugent ha tregont ? Dek ha tri-ugent.**

**Lavaromp : ugent, daou-ugent, tri-ugent, pevar-ugent ha kant. Lavaromp ivez : dek, tregont, hanter-kant, dek ha tri-ugent, dek ha pevar-ugent. Lavaromp c'hoazh : unan, unnek, unan warn-ugent, unan ha tregont, unan ha daou-ugent, ha neuze : seizh hag hanter-kant, seizh ha tri-ugent, seitek ha tri-ugent, seizh ha pevar-ugent, seitek ha pevar-ugent.**

**Pegement a ra pemp mab ha pemp merc'h ? Dek bugel a reont. — Dek gwaz ha daouzek maouez a ra daou zen warn-ugent. — Tregont yar ha pemzek yar a ra pemp yar ha daou-ugent.**

**Pegement a vugale a vez er skol-se ? Kalz a vez.**
**Pegement a ber a zo er wezenn-mañ ? Nebeut a zo.**
**Pegement a ed a chom en arc'h ? Ne chom ket kalz.**
**Pegement a dud a oa war an hent ? Meur a hini a oa.**
**Pegement a gezeg a oa er foar ? Ne oa nemet unan bennak. Nebeut a saout ivez. Kalz moc'h a oa avat.**

**Ur c'hi ha daou gi a ra tri c'hi.**
**Ur gador ha div gador a ra teir c'hador. Teir c'hador ha div gador all a ra pemp kador.**



UR C'HI HA DAOU GI A RA?

Pemp kazh ha pevar c'hazh a ra nav c'hazh.

Kemer ur c'haier, daou gaier, tri c'haier, pevar c'haier, pemp kaier, meur a gaier.

Kempenn ur grib, div grib, teir c'hrib, peder c'hrib, pemp krib.

Tenn un tach, daou dach, tri zach, pevar zach, pemp tach. Tenn kalz tachoù.

Troit un daol, div daol, teir zaol, peder zaol, pemp taol.

Pren ur pesk, daou besk, tri fesk, pevar fesk, pemp pesk.

Peg ur bajenn, div bajenn, teir fajenn, peder fajenn, pemp pajenn.

Ur goulenn ha daou c'houlenn ha ra tri goulenn.

Ur wreg ha teir gwreg a ra peder gwreg.

Daou zant ha tri dant a ra pemp dant. Pemp dant a zo nebeut a zent. Tregont dant a zo kalz dent.

Div zor ha peder dor a ra c'hwec'h dor.

Ur biz ha daou viz a ra tri biz. Tri biz ha daou viz all a ra pemp biz.

Ur vro ha div vro a ra teir bro. Teir bro ha c'hwec'h bro all a ra nav bro.

Ur mab ha daou vab a ra tri mab. Ur verc'h ha div verc'h a ra teir merc'h. Tri mab ha teir merc'h a ra c'hwec'h bugel.





DAOU ZANT HA TRI DANT A RA...

Kalz a vugale a oa en ti-se. – Meur a berenn a welan er wezenn-mañ. – Nebeut a dud a oa en oferenn vintin. – Un aval bennak a weler el liorzh. – N'eus buoc'h ebet o laerezh.

Pegement a gambroù a zo en ostaleri al Leon Aour ? Tri-ugent. – Bez' ez

**eus tri-ugent kambr en ostaleri-se. — Ha pet kambr a zo en ostaleri ar Marc'h Gwenn ? War-dro ugent.**

**Pet dañvad a oa er bagad-se ? Pevar-ugent bennak a oa. — Bez' e oa pevar-ugent dañvad bennak er bagad. — Pegement a zeñved a zo er bagad all ? Ouzhpenn kant a zo.**

**Pegement a arc'hant a oa er yalc'h ? Nebeut. Gwall nebeut a arc'hant a oa e-barzh.**

Lennomp : **25 35 55 59 63 69 75 81 84 99**




*YEZHADUR*

**1) PEGEMENT (A) ? Combien (de) ? = quelle quantité (de) ?**

Comme PET, **pegement** se traduit en français par "combien". Il y a pourtant une différence essentielle entre les deux expressions : tandis que **pet** demande une réponse exprimée par un nombre ou l'équivalent d'un nombre, **pegement** suppose une quantité. C'est le mot qui questionne sur les ensembles indivisibles en unités : **pegement a zour ? pegement a laezh ?**

**pegement a ed ? pegement a dan ?** — Mais il peut s'employer également avec le pluriel : **pegement a dud ?** équivaut, à peu de chose près, à **pet den ?** Il y a toutefois une nuance : dans la seconde expression on pense d'abord aux individus, dans la première on pense d'abord à l'ensemble.

La réponse à la question **pegement ?** suppose une construction analogue à la demande, faite avec l'aide de la préposition A : **nebeut a dud, kalz a dud**; cette construction étant également valable lorsqu'on exprime un chiffre : **dek a dud.**

**2) Numération**

Dans cette leçon nous avons appris à compter entre 20 et 100. La numération appelle les remarques suivantes :

a) au-delà de 20, les unités précèdent les dizaines. Elles sont introduites par **HA,** sauf pour les nombres de 21 à 29, pour lesquels on emploie **WARN-** (lié à **ugent** par un trait d'union) :

| | |
|---|---|
| 23 : **tri warn-ugent** | 29 : **nav warn-ugent** |
| 34 : **pevar ha tregont** | 47 : **seizh ha daou-ugent** |

b) Les formes féminines pour 21, 22,...33... s'emploient également quand il y a lieu (il n'y en a par contre pas pour 12, 13 et 14 !).

c) Entre 60 et 100 on compte par 20, comme en français. Cette numération peut même s'employer jusqu'à 200, avec les formes **c'hwec'h-ugent, seizh-ugent, eizh-ugent** et **nav-ugent.** Toutefois cet usage a bien perdu de son importance depuis le début du siècle.

d) Remarquer surtout la place du nom. Celui-ci suit toujours le nombre exprimant l'unité et se trouve ainsi devant le chiffre des dizaines quand il y a lieu : **div VAG warn-ugent, teir GWEZENN ha tri-ugent, naontek LUR ha pevar-ugent.**

**3) Mutations après DAOU, DIV; TRI, TEIR; PEVAR, PEDER; NAV**

Après **daou** et **div** on trouve dans l'initiale du nom une mutation de la catégorie de mutation complète par lénition (cas 1).

Après les nombres **tri** et **teir, pevar** et **peder,** ainsi que **nav,** on trouve une mutation par spiration de K, T et P (cas **6**) :

**K** →→→→→→ **C'H**
**T** →→→→→→ **Z**
**P** →→→→→→ **F**

**Observation** – Ne vous étonnez cependant pas si vous entendez des gens, assez souvent après 3, 4 et 9, faire les mêmes mutations qu'après **daou** et **div.**

### 4) Kalz per, meur a berenn

On a l'habitude de voir le pluriel dériver du singulier par l'adjonction d'un suffixe. En breton il existe cependant un certain nombre de mots dont la forme de base est au pluriel. C'est ainsi que **per** = *des poires,* **gwez** = *des arbres.* Pour exprimer l'idée "une poire", "un arbre", on forme un dérivé en ajoutant la terminaison **-ENN** au mot de base : **ur berenn, ur wezenn.** Pour distinguer cette forme en **-enn** du singulier ordinaire, les grammairiens lui ont donné le nom de "singulatif" et **per, gwez,** sont des mots "collectifs". Vous aurez bientôt l'occasion de faire connaissance avec beaucoup de ces mots.

Le singulatif en **-enn** est toujours féminin.

### 5) Façon de rendre "mais"

Il existe plusieurs façons de rendre l'opposition exprimée en français par "mais". Nous avons jusqu'ici vu deux :

**lazh ar yar-se, *met* na lazh ket ar yer all**
**kalz moc'h a oa *avat***

MET se place approximativement comme "mais" en français :

**yen eo, *met* brav eo an amzer**

AVAT se met à la fin, faisant opposition à ce qui vient d'être dit :

**kaer eo an dilhad-se, ker int *avat***

### 6) L'approximation

La notion exprimée par le français "environ" peut se rendre en breton par **WAR-DRO : war-dro ugent.** Remarquer que ce mot se place devant le nombre.

De même que l'on peut dire en français "*quelque* trente personnes", le breton peut exprimer cette idée par **tregont den BENNAK.** On dit également **UN tregont den bennak.**

**OUZHPENN,** correspondant au français "plus de", se construit sans préposition : **ouzhpenn kant** *(plus de cent);* **kant ouzhpenn** voudrait dire "cent de plus".

### 7) Revision de l'indéfini

| | **adjectivement avec nom numérable** | **forme pronom** | **adjectivement avec nom non numérable** |
|---|---|---|---|
| KALZ | kalz bugale<br>kalz *a* vugale | kalz | kalz dour, kalz per<br>kalz a zour, kalz a ber |
| MEUR | meur a vugel | meur a hini | . . . . . . . . . . . . . . . . . |
| BENNAK | *ur* bugel bennak | unan bennak | . . . . . . . . . . . . . . . . . |
| EBET | bugel ebet | hini ebet | . . . . . . . . . . . . . . . . . |
| NEBEUT | nebeut a vugale | nebeut | nebeut a zour, nebeut a ber |

On remarquera l'expression **gwall nebeut** = *bien peu*

### 8) La formation du pluriel

Au cours des deux dernières leçons nous avons eu l'occasion de voir un certain nombre de pluriels variés :

– Formation par modification d'une voyelle :

**dant** → **dent** **yar** → **yer**

– Addition d'un suffixe avec modification de voyelle interne :

en -I **karr** → **kirri** **ezel** → **izili**

en -IER **kazh** → **kizhier** **yalc'h** → **yilc'hier**

**kraou** → **krevier** **arc'h** → **irc'hier**

– Tout à fait irréguliers :

**gwreg** → **gwragez** **c'hoar** → **c'hoarezed**

**bugel** → **bugale** **itron** → **itronezed**

**den** → **tud** **biz** → **bizïed**

*GERIOU*

| Orthographe | Prononciation | Français |
|---|---|---|
| **pegement**<br>**ouzhpenn** | [pe'gẽmən(t)]<br>[us'pɛn] | combien<br>plus de |

...

| Orthographe | Prononciation | Français |
|---|---|---|
| **gwall nebeut** | [ˌgwal'ne:bøt] | bien peu |
| **war-dro** | [war'drọ:] ; [var'drọ:] | autour (de) |
| **ker** | ['ke:r] | cher |
| **pevarzekvet** | ['pɛ̀:var'ze˙gvət] | quatorzième |
| **daou-ugent** | [ˌdɒw'y:gə̃nt] | quarante |
| **tregont** | ['trɛ:gõnt] | trente |
| **hanter-kant** | ['(h)ãn tər'kãnt] | cinquante |
| **kant** | ['kãnt] | cent |
| **aour**☺ | ['ɒwr] | or (métal) |
| **bagad** ***-où*** | ['ba:gat] | troupeau, bande |
| **krib*** ***-où*** | ['kri:b] | peigne |
| **ostaleri*** ***-où*** | [ˌosta'le:ri] | auberge, hôtel |
| **pajenn*** ***-où*** | ['pa:ʒən] | page |
| **perenn*** ***-où*** | ['pe:rən] | poire |
| **tach** ***-où*** | ['taʃ] | clou |
| **bro*** ***-ioù*** | ['brọ:] | pays |
| **lur** ***-ioù*** | ['ly:r] | livre, franc |
| **gwaz** ***-ed*** | ['gwa:z] | homme |
| **maouez*** ***-ed*** | ['mɒwəs] | femme |
| **pesk** ***-ed*** | ['pesk] | poisson |
| **leon** ***-ed*** | ['lẽ˙õn] | lion |
| **dant** ***dent*** | ['dãnt] ['dɛnt] | dent |
| **gwreg*** ***gwragez*** | ['gwre:g] ['gwra:gəž] | femme, épouse |
| **yalc'h*** ***yilc'hier*** | ['jalx] ['jilxjər] | bourse |
| **arc'h*** ***irc'hier*** | ['arx] ['irxjər] | coffre |
| **geot**☺ | ['gɛwt] | herbe |
| ***logod*** | ['lo:got] | (des) souris |
| **peg*****añ*** | ['pe:gã] | coller, attacher |
| **lavar*****out*** | [la'va:rut] | dire |
| **tre*****iñ*** **tro*****et*** | ['trɛ˙ĩ] ['trọ:ət] | tourner tourné |

Pemzekvet kentel

Pemzekvet goulenn : **PET EUR EO ?**
**Da bet eur emañ ?**
**Da bet eur e vez ?**

**Pet eur eo ? — Un eur, div eur, teir eur, peder eur, pemp eur...**

Pet eur e oa neuze ? — Nav eur hanter e oa.
Pet eur eo bremañ ? — Div eur ha kart eo.
Pet eur e vo neuze ? — Teir eur nemet kart e vo.
Pet eur e oa d'ar mare-se ? — Unnek eur ugent ; — kreisteiz nemet dek ; — hanternoz hanter.
Pet eur a zo en un devezh ? — Peder eur warn-ugent.

Pet eurvezh e vez labouret bemdez ? — E-pad eizh eur e labourer peurvuiañ. Eizh eurvezh labour a ra al labourerien.
Pet eur eo ? — Tost da nav eur ; — ouzhpenn kreisteiz ; — en tu-hont da ziv eur ; tremen teir eur ; — n'eo ket dek eur c'hoazh ; — o tostaat ouzh kreisteiz ; — peder eur nemet kart pe war-dro.

Da bet eur emañ an eured ? — da unnek eur.
Da bet eur e vez an oferenn-bred er barrez-mañ ? — Da zek eur e vez.
Da bet eur ez eus un oferenn all hiziv ? — Da unnek eur hanter ez eus unan.
Da bet eur e vez merenn en ti-mañ ? — War-dro kreisteiz e vez.
Da bet eur e vo ar redadeg disul ? — Da ziv eur hanter.
Da bet eur ez eer da gousket ? — War-dro dek eur diouzh an noz.
Da bet eur e savit diouzh ar beure ? — Da c'hwec'h eur hanter pe da seizh eur.
Da bet eur e vez kaset ar saout er-maez diouzh an abardaez ? — Etre peder eur ha pemp eur.

Lavaromp : diouzh ar mintin, diouzh an abardaez, diouzh an noz. Goude kreisteiz. A-raok an noz. Goude koan.
Pevar fred a vez graet e-pad an hañv : lein, merenn, merenn-vihan ha koan. E lec'hioù a zo war ar maez e vez ivez adlein.

## C'hwezekvet goulenn : **PEGEIT EMAÑ ?**
## **PEGEIT A ZO ?**
## **PEGEIT E VO ?**

Pegeit emañ o chom ? Pell emañ.
Pegeit emañ ar vourc'h ? Tri c'hilometr bennak emañ.
Pegeit a zo betek ar vourc'h ? Tri c'hilometr bennak a zo.
Pegeit emañ ar chapel-se ac'hann ? War-dro pevar-c'hant metr.
Pegeit edo an aod eus an ti ? Ul lev pe ouzhpenn edo.
Pegeit emañ Brest eus Montroulez ? Pemzek lev emañ.
Pegeit a zo etre Montroulez ha Kemper ? Pevar-ugent kilometr bennak a zo.
Hag etre Montroulez ha Gwengamp ? En tu-hont da hanter-kant kilometr.

— Ouzhpenn hanter-kant kilometr a zo etre an div gêr-se. Meur a lev a zo etre Gwengamp ha Karaez.




Pegeit emañ ar gêr-se ac'hann ? War-hed pemp kilometr ac'hann emañ.

Pegeit edo ar roc'h-se eus an aod ? War-hed daou-c'hant metr bennak. — Hag ar reier all ? En tu-hont da bemp-kant metr.

Pegeit edo ar menez ac'hano ? War-hed teir lev pe war-dro edo.

Pegeit e vo ar stêr eus an ti ? Tost d'un hanter lev. — Pegeit a vo evit mont betek ar stêr ? Un hanter lev bennak ( = un hanter lev pe war-dro).

Pegeit e vo o vont betek ar stêr ? Ugent munut bennak.

Pegeit a vo ezhomm da vont betek ar stêr ? Ugent munut a vo ezhomm da vont betek eno.

Pegeit a zo ac'hann di ? Treuz daou bark.

Pegeit a oa betek eno ? Div eur vale.

Pegeit a zo betek neuze ? Div eur hanter.

Pegeit a vo ac'hann di ? Daou zevezh all.

Pegeit a zo ac'hann da Landerne ? Peder lev bennak.

Pegeit a zo ac'hann d'an eured ? Pemzektez c'hoazh.

Pell emañ Lannuon ac'hann ? Nann, n'emañ ket ; tost a-walc'h emañ.

Pell e vez oc'h ober ar pezh labour-se ? Pell a-walc'h e vez.

Pell a zo ac'hann da Wened ? Pell-bras.

Pell a zo c'hoazh ac'hann di ? Meur a zevezh.

Ouzhpenn teir eur a zo abaoe. — Tost da ugent kilometr a oa da ober. — Bemdez o devoa ar vugale da gerzhout war-hed pemp kilometr evit mont d'ar skol. — En tu-hont da zaou vloaz a zo betek neuze.
Pegeit a zo abaoe ? Pell 'zo. — N'eus ket pell.
Pegeit a zo ac'hano betek ar gêr all ? N'eus ket pell.
Re bell emañ o chom evit mont bemdez d'ar gêr.
N'he deus ket padet gwall bell an abadenn.
Pell-bras eo bet o c'hortoz.

Kontomp etre kant ha mil : kant, daou-c'hant, tri-c'hant, pevar-c'hant, pemp-kant, c'hwec'h-kant, seizh-kant, eizh-kant, nav-c'hant, mil.
Daou-c'hant tri-ugent, pemp-kant hag hanter-kant, seizh-kant naontek, nav-c'hant triwec'h ha pevar-ugent.

Lennomp : 121 165 211 374 29 933 811 585 799 102 457

*Betek neuze hag ac'hann di*
*En devo harzhet meur a gi.*



PELL EUS AR GER

*YEZHADUR*

1) **PET EUR EO ? = Quelle heure est-il ?** (Mot à mot : *combien d'heures est-ce ?)*

A cette question on répond par les mots **hanternoz** *(minuit)* et **kreisteiz** *(midi)* ou par le mot **EUR** précédé des nombres 1 à 11. Le premier quart après l'heure se dit **HA kart** et le quart avant l'heure se dit **NEMET kart.** La demie après l'heure se dit **hanter,** que l'on place après **eur** sans mot de liaison :

**div eur ha kart** **div eur hanter** **teir eur nemet kart**

Les minutes après l'heure s'expriment par les chiffres 1 à 14 et 16 à 29, le mot **munut** n'étant pas exprimé le plus souvent. Ces nombres se placent après **eur** soit par l'intermédiaire de **ha** (**hag** devant "unan" et "ugent"), soit sans mot de liaison :

**div eur pemp** ou **div eur ha pemp**

Pour la demi-heure précédant l'heure on emploie dans les mêmes conditions les nombres 29 à 16 et 14 à 1 précédés de **NEMET** :

**teir eur nemet ugent** **teir eur nemet pemp**

**Da bet eur emañ ?** *à quelle heure est-ce ?*
*à quelle heure se tient ?*

**Da bet eur e vez ?** *à quelle heure a lieu ?* (habituellement)
*à quelle heure y a-t-il ?* (habituellement)

On remarquera l'emploi des formes de situation dans le premier cas et des formes d'habitude dans le second.

**Da bet eur ez eus ?** *à quelle heure y a-t-il ?* (dans un cas bien déterminé)
**Pet eur a zo en un devezh ?** *combien d'heures y a-t-il... ?*

C'est l'emploi régulier après PET.

**2) La terminaison -VEZH**

| | | | |
|---|---|---|---|
| **eur** | **eurvezh** | **miz** | **mizvezh** |
| **deiz** | **devezh** | **bloaz** | **bloavezh** |
| **sizhun** | **sizhunvezh** | **noz** | **nozvezh** |

Ces mots en **-vezh** expriment la durée d'une façon plus précise que le mot simple (cf. le français *an, année*). Il est à noter qu'on ne peut pas les employer en locution adverbiale avec **bep** :

**bep bloaz** *tous les ans*
**pep bloavezh** *chaque année (chacune des années)*

L'exemple suivant aidera à préciser la différence de sens entre **eur** et **eurvezh** :

**bemdez e vez eizh eur labour** *il y a tous les jours huit heures de travail (huit heures ouvrables)*
**div eurvezh labour en deus graet din** *il m'a fait deux heures de travail*

### 3) L'approximation dans l'indication du temps

a) **Pet eur eo ?**

| | | |
|---|---|---|
| | dek eur (eo) | |
| n'eo ket dek eur | | ouzhpenn dek eur (eo) |
| | war-dro dek eur | |
| | dek eur pe war-dro | |
| | dek eur bennak | |
| tost da zek eur | | tremen dek eur |
| o tostaat da zek eur | | dek eur tremenet |
| tost da vat dek eur | | en tu-hont da zek eur |
| | etre dek eur hag unnek eur | |

b) **Da bet eur ?** (emañ, e vez...)

| | | |
|---|---|---|
| | da zek eur | |
| a-raok dek eur | | goude dek eur |
| | war-dro dek eur | |
| | da zek eur pe war-dro | |
| | da zek eur bennak | |
| | etre dek eur hag unnek eur | |

### 4) PEGEIT ?

**Pegeit ?** est un mot interrogatif qui ne possède pas d'équivalent exact en français. Il s'emploie à la fois pour la durée (temps) et pour la distance (lieu). Il se construit de deux manières :

*a) avec un rôle de complément direct d'objet :*

**pegeit a zo ac'hann di ?** *—quelle distance y a-t-il d'ici là-bas ?*
*—combien de temps y a-t-il d'ici lors ?*

Remarquer la différence lorsqu'il y a une origine lointaine :

lieu : **pegeit a zo adalek eno ?**
**pegeit a zo ac'hano ?** (da..., betek...)

temps : **pegeit a zo abaoe ? (... abaoe neuze ?)**
**pegeit a zo adalek neuze ?**

De même lorsqu'il y a un but lointain :

lieu : **pegeit a zo betek eno ?**
temps : **pegeit a zo betek neuze ?**

*b) avec un rôle de complément circonstanciel* (distance ou durée) :

**pegeit emañ an ti-se ac'hann ?** *à quelle distance d'ici se trouve cette maison ?*
**pegeit emañ c'hoazh goueliοù Pask ?** *combien de temps y a-t-il encore jusqu'à Pâques ?*
**pegeit e vezer oc'h ober an dra-se ?** *combien de temps met-on à faire cela ?*

5) **PELL** *(loin)* peut s'employer exactement comme **pegeit** :

| | | |
|---|---|---|
| **pell emañ** | *il est (se trouve) loin :* | **pell emañ o chom** |
| | *il met longtemps :* | **pell e vez oc'h ober an dra-se** |
| **pell eo** | *c'est loin* | |
| **pell e vez** | *il met longtemps :* | **pell e vez o labourat** |
| | *il va loin :* | **pell eus an aod e vez o pesketa** |
| **pell a zo** | *il y a loin :* | **pell a zo betek eno** |
| **(pell 'zo** = *il y a longtemps*) | | |
| **pell a vez** | *il y a loin :* | **pell a vez da gèrzhout** |
| | *il y a longtemps* | **pell a vez da c'hortoz** |

### 6) Degrés dans le temps

Ils sont moins bien caractérisés que ceux de l'espace.

| passé | présent | futur |
|---|---|---|
| **neuze** | **bremañ** | **neuze** |

Comparer avec la suite plus précise :

**gwechall** *autrefois*
**warlene** *l'année dernière*

| | |
|---|---|
| **dec'h** | *hier* |
| **ergentaou** | *ce matin* |
| **hiziv** | *aujourd'hui* |
| **fenoz, henozh** | *ce soir* |
| **warc'hoazh** | *demain* |

### 7) La localisation avec mouvement

A la préposition **DA** marquant le but, la destination (français *à*) s'oppose la préposition **A** marquant l'origine (français *de*) :

*A* **Gastell-Paol** *da* **Lannuon**
*A* **Gernev** *da* **C'houeloù,**
**Ez eus bet savet meur a son**
**Diwar an evajoù.** *(Son ar C'hafe)*

L'origine peut être indiquée aussi de façon plus appuyée par la préposition **EUS** : **pegeit emañ an aod eus an ti ?** C'est la préposition toujours utilisée devant l'article.

Mais dans une opposition, **eus** ne va pas avec **da** mais avec **BETEK** *(jusque)* : **eus ar mintin betek an noz ; eus Brest betek Montroulez.**

Dans ce cas il peut être parfois remplacé par **adalek** *(depuis, à partir de)* : **adalek ar mintin betek an noz.**

Formes employées comme adverbes :

| A, EUS | — | DA |
|---|---|---|
| **ac'hann** | **amañ** | ..... |
| ..... | **aze** | ..... |
| ..... | **ahont** | ..... |
| **ac'hano** | **eno** | **di** |

Ce sont les formes principales à retenir pour le moment, les autres seront apprises par la suite. On se rappelera surtout l'expression **ac'hann di,** *d'ici là.* Ce **di** correspond souvent au français "y" : **mont a ran di,** *j'y vais.*

### 8) Quelques expressions

| | | |
|---|---|---|
| **DIOUZH** | **diouzh ar mintin** | *le matin* |
| | **diouzh ar beure** | *le matin* |
| | **diouzh an abardaez** | *le soir (fin d'après midi)* |

| | | |
|---|---|---|
| | **diouzh an noz** | *le soir (à la nuit)* |
| **BENNAK** | **en un tu bennak** | *quelque part* |
| | **unan bennak** | *quelqu'un; quelques-uns* |
| | **unan bennak all** | *quelqu'autre* |
| | **unan all bennak** | *quelqu'un d'autre* |
| **EUS** | **pell eus ar gêr** | *loin de chez soi* |
| | **pell ac'hann** | *loin d'ici* |
| | **pell ac'hano** | *loin de là.* |

**9) Degrés dans les adverbes** (exemples avec **PELL**)

| | |
|---|---|
| **pell-pell** | *extrêmement loin* (ou : *longtemps*) |
| **pell-tre** | *fort loin* |
| **pell-bras** | *très loin* |
| **re bell** | *trop loin* |
| **gwall bell** | *bien loin* |
| **pell a-walc'h** | *assez loin* |
| **pellik** | *un peu loin* |
| **pellik a-walc'h** | *un petit peu loin* |
| **pell** | *loin* (ou : *longtemps*) |

*GERIOU*

| Orthographe | Prononciation | Français |
|---|---|---|
| **pemzekvet** | [pɛm'zegvət] | quinzième |
| **c'hwezekvet** | [xwe'zegvət] | seizième |
| **pet eur ?** | ['pe:dør] | quelle heure ? |
| **da bet eur ?** | [da'be:dør] | à quelle heure ? |
| **div eur** | ['di:vør] | deux heures |
| **daou-c'hant** | ['dɒwɣãnt] | deux cents |
| **mil** | ['mi:l] | mille |
| **pegeit** | [pe'gɛjt] | combien de temps<br>à quelle distance |
| **ac'hann** | [a'xãn] | d'ici |
| **ac'hano** | [a'xã:no] | de là |
| **pell, pell eus** | [pɛl] ['pɛl,ø:z] | loin, loin de, longtemps |
| **pellik** | ['pɛlik] | un peu loin |
| **tost, tost da** | [tost] ['tostda] | près, près de |

...

| Orthographe | Prononciation | Français |
|---|---|---|
| **re** | [re:] | trop |
| **diouzh** | [diws] | de |
| **abaoe** | [a'bɒwe] | depuis |
| **adalek** | [a'da•lɛk] | à partir de |
| **a-walc'h** | [a'walx] | assez |
| **war-dro** | [war'drǫ:] ; [ var'drǫ:] | autour ; environ |
| **war-hed** | [war'(h)e:d] ; [var'(h)e:d] | à la distance de |
| **etre** | [e'tre] | entre |
| **a-raok** | [a'rawk] ; [a'ro:g] | avant |
| **betek** | ['betək] | jusque |
| **diwar-benn** | [ˌdiwar'bɛn] ; [ˌdi•var'bɛn] | à propos de |
| **en tu-hont (da)** | [ˌɛ̃n'ty:ɔ̃nt] | au delà (de) |
| **kreisteiz** | [krɛs'tɛjs] ; [krɛjs'te:] | midi |
| **hanternoz** | ['(h)ãntər'nǫ:z] | minuit |
| **ergentaou** | [ˌɛ̀rgɛ̃n'tɒw] | ce matin |
| **fenoz** | [fe'nǫ:z] | ce soir |
| **henozh** | ['hɛ̃:nǫs] | ce soir |
| **warc'hoazh** | [war'xwa:z] ; [var'xɔ•as] | demain |
| **hed** | ['(h)e:d] | distance, longueur |
| **treuz** | ['trø:z] | traverse, largeur |
| **kart** ***-où*** | [kart] | quart |
| **pred** ***-où*** | [pre:d] | repas |
| **roc'h*** ***-où*** | [rɔ:ɣ] | roche(r) |
| ***reier*** | ['rɛjər] | roches |
| **evaj** ***-où*** | ['e:vaʃ] | boisson |
| **munut** ***-où*** | ['mỹ:nyt] | minute |
| **eured*** ***-où*** | ['ø:rət] | mariage |
| **ezhomm** ***-où*** | ['e:žom] | besoin |
| **adlein*** ***-où*** | ['adlɛ̃jn] | casse-croûte après le déjeuner |
| **hanter** ***-où*** | ['(h)ãntər] | demi, moitié |
| **abadenn*** ***-où*** | [a'ba:dən] | séance |
| **kilometr** ***-où*** | ['ki:lo'mɛtr] | kilomètre |
| **oferenn-bred*** | [o'ɣɛ̀rn'bre:d] | grand-messe |
| **merenn-vihan*** | ['mɛ̀rn'vi:ãn] | goûter |
| **redadeg*** ***-où*** | [re'da:dək] | course (collective) |
| **tu** ***-ioù*** | ['ty:] | côté |
| **eur*** ***-ioù*** | ['ø:r] | heure |
| **lec'h** ***-ioù*** | [lɛ̀:ɣ] | lieu |

...

| Orthographe | Prononciation | Français |
|---|---|---|
| **lev* *-ioù*** | [lɛw] | lieue |
| **stêr* *-ioù*** | [stɛ:r] | rivière |
| **son* *-ioù*** | [sõ:n] | son, chanson |
| **bloavezh *-ioù*** | ['blwa:vəs] | année |
| **eurvezh* *-ioù*** | ['ørvəs] | heure |
| **mizvezh *-ioù*** | ['misvəs] ; ['misfəs] | mois |
| **nozvezh* *-ioù*** | ['nǫsvəs] ; ['nǫsfəs] | nuit |
| **abardaez *-ioù*** | [,abar'da·ɛ̆š] | soir (après-midi) |
| **abardaevezh *-ioù*** | [,abar'da·ɛ̆vəs] | soirée |
| **sizhunvezh* *-ioù*** | [si'žỹnvəs] | semaine |
| **pad*out*** | ['pa:dut] | durer |
| **sev*el*   sav*et*** | ['se:vəl]   ['sa:vət] | (se) lever   levé |

C'hwezekvet kentel

Goulennoù gant **PEGEIT ?** ha **PEUR ?** **(PEGOULZ, PEDAVARE)**

**Abaoe pegeit ?**
**Abaoe peur ?**

**Adalek pegeit ?**
**Adalek peur ?**

**Ac'hann da begeit ?**

**Ac'hann da beur ?**

**Betek pegeit ?**
**Betek peur ?**

**A-benn pegeit ?**
**A-benn peur ?**

**E-pad pegeit ?**

**A-barzh pegeit ?**

**Pegeit a zo emaout o chom e Kemper ? — Daou vloaz bennak a zo bremañ.**

**Abaoe pegeit emañ an aotrou Rannou o labourat gant an aotrou Konan ? — Abaoe ar bloaz tremen.**

**Abaoe pegoulz e oa degouezhet ? — Abaoe an devezh a-raok.**

**Ac'hann da begeit emaout er gêr ? — Ac'hann da warc'hoazh ;... ac'hann da zisul ;... ac'hann d'ar miz a zeu.**

**Abaoe pegeit eo klañv ? — Abaoe disul emañ war e wele.**

**Abaoe pegeit eo dimezet Soazig ? — Abaoe warlene.**

Pell ’zo e oa kollet ? — Daou vloaz a oa.
Betek peur e soñjit chom amañ ? — Betek miz gwengolo.
Betek peur e chomo serret stal ar c’hemener ? — Betek ar miz a zeu.
A-benn pegeit e vo darev per ar wezenn-se ? — A-benn div pe deir sizhun.
A-benn peur e vo prest an dilhad nevez ? — A-benn deiz ar pardon.
A-barzh pegeit en em gavo er gêr ? — A-barzh un eur amañ moarvat e vo aze.
E-pad pegeit e oa bet erc’h o c’holo an douar er goañv-se ? — E-pad pell amzer.
Ac’hann da beur ne vo ket a vara er stal ? — Ac’hann d’an abardaez-mañ da seizh eur.

Tri devezh a zo emañ ar glav oc’h ober hep ehan. Betek pegeit e c’hell c’hoazh padout ? — Ne ouzon ket avat. An amzer, gouzout a rit, ne sent ket ouzh an dud. A-benn disul koulskoude e rankan bezañ echu gant ar foenn, rak goude emañ ar boued chatal da c’hwennat. Teir sizhun a zo bremañ emeur war-dro ar foenn, diaes eo da sec’hañ er bloaz-mañ gant an amzer a ra. Hag ar mevel a zo klañv ha ne vez ket o labourat abaoe dilun. — Gant petra eo klañv ? — Ne ouzon ket mat, droug kein dreist-holl en deus, ne ouzon ket kennebeut a-benn pegeit e c’hello adkregiñ gant e labour.

Pegeit oc’h bet oc’h arat ar park-se ? — Div eur on bet gantañ. Ar park all a rankan ober ivez bremañ; betek c’hwec’h eur e vin gant hennezh moarvat. E-pad div eur on bet war-dro ar c’hezeg hag ar saout.



**Ac'hann da viz gwengolo e vo kalz tud war an aod e Breizh. Betek pegeit e chomit-c'hwi er vro ? – Betek an deiz kentañ a viz eost. – A-benn disul emañ pardon Santez Anna ar Palud. Bep sul diwezhañ a viz eost e vez ar pardon-se ; abaoe an oad a zek vloaz ez an di bep bloaz. Abaoe pegeit n'oc'h-c'hwi ket bet ? – Dek vloaz a zo bremañ n'on ket bet.**

*YEZHADUR*

### 1) Emploi de PEGEIT et de PEUR avec des prépositions

| | |
|---|---|
| **abaoe pegeit ?** | *depuis quand ? (depuis combien de temps ?)* |
| **betek pegeit ?** | *jusqu'à quand ?* |
| **adalek pegeit ?** | *à partir de quand ?* |
| **a-benn pegeit ?** | *pour quand ? dans combien de temps ?* |
| **a-barzh pegeit ?** | *d'ici quand ? avant quel moment ?* |
| **e-pad pegeit ?** | *pendant combien de temps ?* |

A la place de **pegeit** on peut également, après certains de ces mots, employer PEUR (ou les mots équivalents **pegoulz** et **pedavare**) : **abaoe peur ? adalek peur ? a-benn peur ? betek peur ?**

| | |
|---|---|
| **ac'hann da begeit ?** | *d'ici combien de temps ?* |
| **ac'hann da beur ?** | *d'ici quand ?* |

Remarquer la construction avec DA dans ces deux dernières questions ainsi que dans la réponse : **ac'hann da zisul** *(d'ici dimanche).*

### 2) Le verbe irrégulier GOUZOUT

**Gouzout a ran,** *je sais,* **ne ouzon ket,** *je ne sais pas,* sont des formes du verbe **gouzout,** un des rares verbes irréguliers du breton.

Il est d'usage de dire **ne ouzon ket** au lieu de **ne *c'h*ouzon ket, me a oar** au lieu de **me a *c'h*oar,** etc. De sorte que le **g** initial apparaît rarement, la mutation ayant toujours lieu après les particules **a, e, na, ne...** Le tableau ci-après donne les formes de la conjugaison précédées de BEZ' ou de NE.

Les temps composés se conjuguent avec "kaout" : **me am eus gouezet, bez' hor boa gouezet, n'o devo ket gouezet.**

### 3) GANTAÑ

**Gantañ** est la combinaison du pronom personnel de la troisième personne

du singulier avec la préposition GANT, soit "avec lui". La forme féminine est **ganti** et celle du pluriel **ganto.**

| infinitif GOUZOUT | | | | Participe passé GOUEZET | | | |
|---|---|---|---|---|---|---|---|
| PRESENT | | | | FUTUR | | | |
| sg 1 | ne | ouzon | ket | 1 | bez' | e | ouezin |
| sg 2 | — | ouzout | — | 2 | — | - | ouezi |
| sg 3 | — | oar | — | 3 | — | - | ouezo |
| pl 1 | — | ouzomp | — | 1 | — | - | ouezimp |
| pl 2 | — | ouzoc'h | — | 2 | — | - | ouezot |
| pl 3 | — | ouzont | — | 3 | — | - | ouezint |
| n | — | ouzer | — | n | — | - | ouezor |

| IMPARFAIT | | | | IMPERATIF | |
|---|---|---|---|---|---|
| sg 1 | bez' | e | ouien | | |
| sg 2 | — | - | ouies | 2 | gouez |
| sg 3 | — | - | ouie | | |
| pl 1 | — | - | ouiemp | 1 | gouezomp |
| pl 2 | — | - | ouiec'h | 2 | gouezit |
| pl 3 | — | - | ouient | | |
| n | — | - | ouied | | |

**4) De l'emploi de quelques prépositions**

**Mont *da* Gemper. — Bezañ *e* Kemper. — Mont *eus* Kemper. Mont *da* Gemper *da* chom. — Bezañ *e* Kemper *o* chom.**

**Mont *da* labourat. — Bezañ *o* vont *da* labourat. — Bezañ *o* labourat.**

**Dont *d'*ar gêr. — Chom *er* gêr. — Bezañ *er* gêr.**

**Mont *e* kêr. — Bezañ *e* kêr.**

**Bezañ *o* chom *e* kêr. — Bezañ *o* chom *war* ar maez.**

**Bezañ *gant* unan bennak *o* labourat.**

**Bezañ klañv *gant* ar ruzell.**

**Kregiñ *gant* ul labour; echuiñ *gant* ul labour. — Kregiñ *da* labourat.**

| Orthographe | Prononciation | Français |
|---|---|---|
| **hep** | ['(h)e:b] | sans |
| **rak** | ['ra:g] | car ; devant |
| **moarvat** | [mwar'va:d] | probablement, sans doute |
| **prest** | ['prest] | prêt |
| **echu** | ['ɛʃy] | fini, terminé |
| **diaes** | ['di:ɛs] | difficile |
| **a-barzh** | [a'bars] | avant..., d'ici... |
| **oad** ***-où*** | ['ɔ˙at] ; ['wa:d] | âge |
| **droug** ***-ioù*** | ['dru:g] | mal |
| **ehan** ***-où*** | ['e:ãn] | arrêt |
| **hep ehan** | [eb'e:ãn] | sans cesse |
| ***chatal*** | ['ʃatal] | bétail |
| **boued-chatal** ☺ | ['bwe:d'ʃatal] | fourrage |
| **Breizh** | ['brɛjs] | Bretagne |
| **koll** | ['kol] | perdre |
| **golo** | ['go:lo] | couvrir |
| **ser*riñ*** | ['sɛ̆rĩ] | fermer |
| **dimez*iñ*** **(gant)** | [di'me:ʒĩ] | marier, se marier |
| **adkreg*iñ*** **(gant)** | [ad'krɛ:gĩ] | reprendre, recommencer |
| **adkrog*et*** | [ad'kro:gət] | repris, recommencé |
| **c'hwenn*at*** | ['xwɛnat] | sarcler |
| **soñj*al*** **(e)** | ['sõ:ʒal] | penser (à) |
| **degouezh*out*** | [de'gwe:ʒut] | arriver |
| **gouz*out*** | ['gu:ʒut] ; [gu:d] | savoir |
| **gouez*et*** | ['gwe:ʒət] | su |
| **rank*out*** | ['rãŋkut] | devoir, falloir |

**Observations sur le vocabulaire**

On notera quelques expressions idiomatiques :

**ober war-dro** = *s'occuper de ;* **teir sizhun a zo emeur** ***war-dro*** **ar foenn, e-pad div eur on bet** ***war-dro*** **ar c'hezeg.**

**bezañ gant** = *s'occuper de, être occupé avec... ;* **div eur on bet** ***gantañ,*** **betek c'hwec'h eur e vin** ***gant*** **hennezh.**

Rapprocher de **bezañ** ***gant*** **an droug penn** *(avoir mal à la tête).*

Seitekvet goulenn :

**AR BET EMEUR ?**
**D'AR BET E VEZ ?**
**AR PETVET EO ?**
**DA BETVET EMAÑ ?**

Triwec'hvet goulenn :

**PE ... ?**
**PE DA ... ?**

**Ar bet eus ar miz emaomp ? — Ar bevar.**
**D'ar bet e teu Goulc'hen d'ar gêr ? — D'ar c'hwec'h a viz mae.**
**D'ar bet e vez pardon ar Sklerder ? — D'ar bemzek a viz eost e vez.**
**Da betvet emañ ar mab er skol er miz-mañ ? — Da eil emañ. Hag ar verc'h ? — Hi a zo da gentañ er miz-mañ, met er miz tremen ne oa nemet da c'hwec'hvet.**
**Piv a zo da gentañ ? Me. — Piv a zo da eil ? Te. — Piv a zo da drede ? — Yannig. — Piv a zo da ziwezhañ ? Unan bennak.**
**Me eo ar c'hentañ, te eo an eil, Yannig eo an trede, n'ouzon ket piv eo an diwezhañ.**
**Lavarit din peur e vez Nedeleg hag ar Bloaz Nevez. — Nedeleg a vez d'ar bemp warn-ugent a viz kerzu, ar Bloaz Nevez a vez eistez goude, d'an deiz kentañ a viz genver.**
**Pe da vare emañ Pask er bloaz-mañ ? D'ar bemzek a viz ebrel emañ. — Pe da vare e vez ar Yaou Bask ? Daou-ugent devezh goude Pask e vez, dek devezh a-raok ar Pantekost.**
**Pe da zeiz e vez pardon bras Remengol ? Da sul an Dreinded, eistez warlerc'h sul ar Pantekost e vez ar pardon-se. — Anaout a rit pardonioù all e Breizh Izel ? Ya, pardon sant Erwan, e Landreger, a vez bepred d'an naontek a viz mae ; pardon Santez Anna Wened d'ar c'hwec'h warn-ugent a viz gouere ha pardon Itron Varia ar Folgoad d'an eizh a viz gwengolo. Meur a hini eus ar pardonioù-se a vez graet bremañ d'ar sul tostañ.**
**Pe da zeiz e vez Gouel an Hollsent ? D'an deiz kentañ a viz du, anvet ivez Kel ar Goañv. Pe da zeiz emañ Gouel an Hollsent er bloaz-mañ ? D'ar gwener emañ.**
**Anaout a rit goueliou all ? Ya, Gouel Yann a vez d'ar bevar warn-ugent a viz even ha Gouel Mikael d'an nav warn-ugent a viz gwengolo.**
**Pe da vare e vez goueliou broadel Kelted tramor ? Gouel broadel Kembre, hini sant Divi, a vez d'an deiz kentañ a viz meurzh. En Iverzhon, gouel sant Padrig a vez d'ar 17 a viz meurzh hag e Bro-Skos e vez gouel sant Andrev d'an dregont a viz du.**
**Anavezout a rit deiz gouel pevar eskopti kozh Breizh Izel ? Gouel sant Kaourintin, e Kernev, a vez d'an daouzek a viz kerzu ; hini sant Paol, e Leon, d'an 12 a viz meurzh ; gouel sant Tual, e Treger, d'an deiz kentañ a**

viz kerzu hag e Gwened, gouel sant Padarn a zegouezh d'ar c'hwezek a viz ebrel.




Da betvet emañ Laorañs er skol er miz-mañ ? Da gentañ emañ. – Ar petvet eo ? Ar c'hentañ eo.

Da betvet emañ Berc'hed ? Da gentañ emañ ivez. Hi eo ar gentañ. Bep miz e vez hi an hini gentañ.

Yann n'emañ nemet da c'hwec'hvet hag Alan a zo da ziwezhañ.

Piv a zo da gentañ ? Piv a vez bepred da gentañ ? Piv eo ar c'hentañ ? Piv a zo da ziwezhañ ? Piv eo an diwezhañ.

Herri eo ar c'hentañ, Mona eo ar gentañ. O-daou emaint da gentañ. Alïes e vezont da gentañ. Frañseza a zo da drede, an drede eo ; Reunan a zo ivez da drede, an trede eo.

Piv eo an hini diwezhañ ? Piv eo an hini ziwezhañ ? – Laouig eo an hini diwezhañ, Anna eo an hini ziwezhañ ; ar re ziwezhañ int.

Devezh kentañ ar miz. Eil devezh ar miz. Trede devezh ar miz... Eil devezh diwezhañ ar miz. Devezh diwezhañ ar miz.

Sizhun gentañ ar miz. Trede sizhun ar miz. Sizhun ziwezhañ ar miz.

Eus ar penn kentañ betek ar penn diwezhañ. Adalek ar penn kentañ betek ar penn diwezhañ. Abaoe ar penn kentañ. Betek ar penn diwezhañ. Eus an eil penn d'egile eus ar bloaz.

**1) PE ... ? (= quel ... ?)**

C'est le mot interrogatif le plus simple. Il reste toujours invariable, mais, placé devant un nom, il provoque dans l'initiale de celui-ci la mutation par adoucissement (cas 1) :

**pe Zen en deus graet an dra-se ?**
**pe Vugel a zo klañv gant ar ruzell ?**
**pe Vicherour en deus graet al labour-mañ ?**
**pe Bark en deus prenet ?**




La plupart des interrogatifs que nous avons eu l'occasion d'utiliser jusqu'ici sont composés de ce mot PE :

| | | | |
|---|---|---|---|
| **pelec'h** | pe + lec'h | | *(lieu)* |
| **peur** | pe + eur | | *(heure)* |
| **pegoulz** | pe + koulz | | *(moment;* cf. franç. "cours") |
| **pegeit** | pe + keit | | *(aussi long; aussi longtemps)* |
| **pegement** | pe + kement | | *(autant)* |

On remarquera d'autre part la parenté avec les autres mots : **piv, pet, petra, penaos.**

Dans les expressions adverbiales exprimant une localisation dans le temps, on fait souvent suivre le simple **pe** de la préposition **DA** :

**pe da vare ?** *(à quel moment ?* s'écrit **pedavare** lorsqu'on l'emploie dans le sens de "quand ?")
**pe da zeiz e vez ar pardon ?**

### 2) Nombres ordinaux

a) La manière habituelle de former les nombres ordinaux est d'ajouter la terminaison **-vet** aux nombres cardinaux :

| | | | |
|---|---|---|---|
| **c'hwec'h** | **c'hwec'hvet** | **kant** | **kantvet** |
| **dek** | **dekvet** | **mil** | **milvet** |
| **seizh warn-ugent** | **seizhvet warn-ugent** | | |
| **trizek ha tri-ugent** | **trizekvet ha tri-ugent** | | |

b) Toutefois les nombres les plus bas, qui sont les plus usités, ont conservé des formes anciennes irrégulières (cf. en français "second" à côté de "deuxième"). Avec les nombres 2, 3, 4 et 5 on a ainsi les formes **eil, trede, pevare** et **pempet.** Pour le nombre 1 on a le mot **kentañ,** de caractère un peu spécial et dont il sera question plus loin.

Toutefois à côté de ces formes particulières on trouve aussi parfois des formes régulières : **unanvet** (notamment pour les nombres composés : **unanvet warn-ugent**), **daouvet, divet, trivet, teirvet, pevarvet, pedervet.**

c) Pour exprimer la date il existe des formes spéciales des nombres ordinaux ; celles-ci sont absolument identiques aux nombres cardinaux, sauf qu'elles subissent toujours après l'article la mutation par adoucissement du cas 2. Ceci s'applique également au mot interrogatif qui est **AR BET ?** *(quel jour ?)* ou **D'AR BET ?** *(à quelle date ?)*

**d'ar bemzek a viz eost**
**pe zeiz emañ ar bemzek a viz eost er bloaz-mañ ?**
**d'an dek eus ar miz**
**d'an unan a viz mae** (au lieu "d'an unan" on dit cependant souvent "d'an deiz kentañ" ou "d'ar c'hentañ").

### 3) De l'emploi des nombres ordinaux

a) Comme ***adjectifs*** ils se placent toujours **devant le nom.** Après l'article ils ne subissent alors que la mutation K/C'H du cas 7 et ne provoquent eux-mêmes aucune mutation dans les mots suivants :

| | |
|---|---|
| **ar c'hentañ pajenn** | **ar petvet taolenn ?** |
| **an eil maouez** | **an trede kazeg** |
| **ar c'hantvet yar** | **ar pevare merc'h** |

**KENTAÑ** et **DIWEZHAÑ** sont a rapprocher des nombres ordinaux, mais sont en fait des adjectifs qualificatifs au superlatif. On peut ainsi les placer soit devant le nom comme les nombres ordinaux, soit après lui comme les qualificatifs. Dans ce cas il y a lieu de faire les mutations nécessaires qui

sont celles d'adjectifs suivant le nom. Ces mutations ont lieu uniquement après :

– les noms féminins au singulier,

– les noms masculins de personnes au pluriel.

Les mutations varient également dans ce cas avec la lettre terminale du nom :

– les mutations sont complètes après les noms se terminant par une voyelle ou L, M, N, R, V (cas 1).

– elles sont incomplètes après une consonne à l'exception de celles mentionnées ci-dessus (cas 3).

| | | | | | | | | |
|---|---|---|---|---|---|---|---|---|
| cas 1 | **K** ↓ **G** | **T** ↓ **D** | **P** ↓ **B** | **G** ↓ **C'H** | **GW** ↓ **W** | **D** ↓ **Z** | **B** ↓ **V** | **M** ↓ **V** |
| cas 3 | | | | **G** ↓ **C'H** | **GW** ↓ **W** | **D** ↓ **Z** | **B** ↓ **V** | **M** ↓ **V** |

| | | | |
|---|---|---|---|
| féminin | **ar c'hentañ kentel** | ou | **ar gentel gentañ** |
| | **an diwezhañ sizhun** | ou | **ar sizhun ziwezhañ** |
| masculin | **ar c'hentañ ti** | ou | **an ti kentañ** |
| | **an diwezhañ pennad** | ou | **ar pennad diwezhañ** |

Formé avec **eil** et **diwezhañ,** nous avons **eil diwezhañ** = *avant-dernier* (mot-à-mot "second dernier"). Pour employer cette expression après le nom il n'y a aucune difficulté : **pajenn eil diwezhañ.** Mais dans l'autre cas **eil** suit la règle habituelle pour ce mot et reste devant le nom tandis que **diwezhañ** doit se placer après celui-ci : **an *eil* pajenn *ziwezhañ* eus al levr.**

b) Comme ***pronoms*** les nombres ordinaux se comportent exactement comme des noms. Ils subissent après l'article la mutation suivant leur genre : cas 7 (K/C'H) au masculin, cas 2 au féminin (ce cas 2 ne diffère du cas 1 que par l'absence de la mutation D/Z) :

| | | |
|---|---|---|
| **Kentañ** | **ar C'hentañ** | **ar Gentañ** |
| **Trede** | **an Trede** | **an Drede** |
| **Diwezhañ** | **an Diwezhañ** | **an Diwezhañ** (!) |

c) Comme ***adverbes*** marquant l'ordre ils sont précédés de la préposition **DA** et répondent à la question **da betvet ?**

**da gentañ** *(premièrement, d'abord)*
**da eil, da drede, da bevare, da bempet...**
**da eil diwezhañ, da ziwezhañ.**

### 4) Les démonstratifs (AN) HINI et (AR) RE

On arrive à distinguer **ar c'hentañ** et **ar gentañ** ; mais **an eil, an dekvet, an diwezhañ** sont identiques pour les deux genres. Il existe un moyen de faire la distinction quand c'est nécessaire, c'est l'emploi du mot démonstratif **HINI.** Au pluriel l'emploi de **RE** est toujours indispensable.

Avec l'article **an hini** traduit le français "le" ou "la" devant un qualificatif : **an hini mat** = *le bon;* **an hini vat** = *la bonne.* "Les" s'exprime par **ar re : ar re vat** = *les bons* (ou : *les bonnes*).

Employés sans article ces mots traduisent les partitifs français "du", "de la", "des" devant un qualificatif : **hini mat** = *du bon,* **re vat** = *des bons.*

Il existe deux mots interrogatifs correspondants. Ce sont **PEHINI** *(lequel, laquelle)* et **PERE** *(lesquels, lesquelles)* que nous rencontrerons dans les prochaines leçons.

Devant un complément de nom **hini** et **re** correspondent au français "celui de", "celle de", "celles de" : **hini Pêr** = *celui de Pierre,* **hini Bêr** = *celle de Pierre,* **re Bêr** = *ceux* (ou *celles*) *de Pierre.* Remarquer que **hini** féminin et **re** provoquent dans les mots suivants la mutation par adoucissement du cas 1.

Formes pronominales :

| | | | | | |
|---|---|---|---|---|---|
| singulier | (masc.) | **hemañ** | **hennezh** | **hennont** | **an hini all** |
| | (fém.) | **homañ** | **honnezh** | **honnont** | **an hini all** |
| pluriel | | **ar re-mañ** | **ar re-se** | **ar re-hont** | **ar re all** |

### 5) La forme diminutive en -IG et -IK

Le breton forme beaucoup plus facilement que le français des mots dérivés exprimant la petitesse. Pour cela on ajoute la terminaison **-IG** aux substantifs et **-IK** aux adjectifs qualificatifs et à certains autres mots comme des adverbes. La seule différence entre ces deux terminaisons est orthographique, la prononciation est la même. Cas du pluriel : la terminaison **-igoù** s'ajoute au pluriel lui-même : **loened → loenedigoù.**

| | | | |
|---|---|---|---|
| **den,** | **denig** | **plac'h,** | **plac'hig** |
| **loen,** | **loenig** | **ti,** | **tiig** |
| **park,** | **parkig** | **pennad,** | **pennadig** |

La terminaison diminutive s'ajoute beaucoup aux noms de persònnes dans un sens d'affection ou de familiarité :

| | | | |
|---|---|---|---|
| **Yann,** | **Yannig** | **Mari,** | **Mariig** |
| **Laou,** | **Laouig** | **Soaz,** | **Soazig** |
| **Alan,** | **Alanig** | **Katell,** | **Katellig** |
| **Herve,** | **Herveig** | **Berc'hed,** | **Berc'hedig** |

Dans les adjectifs les mots assez nombreux se terminant par une consonne forte voient leur orthographe modifiée :

| | | | |
|---|---|---|---|
| **kras,** | **krazik** | **bras,** | **brazik** |
| **lous,** | **louzik** | **rous,** | **rouzik** |
| **treut,** | **treudik** | **kalet,** | **kaledik** |

La nuance donnée dans ces adjectifs par le diminutif se rend en français par "assez", "plutôt"...

Quelques adverbes en -IK :

| | | |
|---|---|---|
| **alies** | **aliezik** | *assez souvent* |
| **pell** | **pellik** | *assez loin, assez longtemps* |
| **kalz** | **kalzik** | *en assez grand nombre* |
| **nebeut** | **nebeudik** | *bien peu* |
| **bremañ** | **bremaik** | *tout à l'heure* |
| **unan bennak** | **unanik bennak** | *quelques rares* |

*GERIOU*

| Orthographe | Prononciation | Français |
|---|---|---|
| **seitekvet** | [sej'te·gvət] | dix-septième |
| **triwec'hvet** | [tri'wɛ̀xvət] ; [tri'vɛ̀xvət] | dix-huitième |
| **pe ? ; pe da ?** | [pe:] ['pe·da] | quel, quelle |
| **petvet** | ['pe·dvət] | |
| **ar bet ?** | [ar'be:d] | le combien ? |
| **eistez** | ['ɛjstəš] | huit jours (une semaine) |
| **war-lerc'h** | [war'lɛ̀rx] ; [var'lɛ̀rx] | après |
| **bepred** | [be'pre:d] | toujours |
| **diwezhañ** | [di'wɛ:žã] ; [di'vɛ:ža] | dernier, dernière |
| **unan bennak** | ['ỹ:nãnbe'na:g] | quelqu'un |
| **unanik** | [ỹnã:nik] | quelqu'un |
| **o-daou** | [o'dɒw] | tous les deux, tous deux |
| **an hini** | [ãn'nĩ:ni] | le, la, celui. celle |

...

| Orthographe | ... Prononciation | Français |
|---|---|---|
| **ar re** | [ar're:] | les, ceux, celles |
| **pehini** | [pe'ĩ:ni] | lequel, laquelle |
| **pere** | [pe're:] | lesquels, lesquelles |
| **an eil hag egile** | [ãn'nɛjl,a·ge'gi:le] | l'un et l'autre |
| **bremaik** | [bre'ma·ik] | tout à l'heure |
| **treut** | [trø:d] | maigre |
| **broadel** | [brǫa:dəl] | du pays, national |
| **ana*out*** | [ã'nɒwt] | connaître (v. défectif) |
| **n'ouzon ket** | ['nu:zõŋ'ke:d] | je ne sais pas |
| **penn** *-où* | [pɛn] | tête, bout |
| **pennad** *-où* | ['pɛnat] | passage, chapitre |
| **Nedeleg** | [ne'de:leg] | Noël |
| **ar Bloaz Nevez** | [ar'blɔ·aš'nɛ:vəš]<br>[ar'blɔ·as'nɛwəš] | le Nouvel An |
| **Pask** | [pask] | Pâques |
| **ar Pantekost** | [ar'pãnte'kost] | la Pentecôte |
| **Sul an Dreinded** | ['sy:lãn'drɛ̃jndət] | le Dimanche de la Trinité |
| **an Hollsent** | [ăn'nolzɛ̃nt] | la Toussaint |
| **Kel ar Goañv** | ['kɛ:lar'gǫ:ã] | la Toussaint |
| **ar Yaou Bask** | [ar'jɒwbask] | l'Ascension |
| **Gouel Yann** | ['gwe:l'jãn] | la Saint Jean |
| **Gouel Mikael** | ['gwe:lmi'kɛ:l] | la Saint Michel |
| **taolenn*** *-où* | ['tɒwlən] ; ['to:lən] | tableau, image |
| **eskopti** *-où* | [es'kopti] | évêché |
| **Breizh Izel** | ['brɛjz'i:zəl] | la Basse Bretagne |
| **Kembre** | ['kɛ̃mbre] | le Pays de Galles |
| **Iverzhon** | [i'vɛ̀rzõn] ; [i'wɛ̀rzõn] | l'Irlande |
| **Skos** | [skos] | l'Ecosse |
| **Kernev** | ['kɛ̀rne] | la Cornouaille |
| **Leon** | ['lẽ·õn] | le Léon |
| **Treger** | ['tre:gər] | le Trégor |
| **Gwened** | ['gwẽ:nət] | le Vannetais |
| **ar Sklerder** | [ar'sklɛrdər] | la Clarté |
| **Landreger** | [lãn'dre:gər] | Tréguier |
| **Remengol** | [re'mẽŋgol] | Rumengol |
| **Santez Anna Wened*** | ['sãntəz'ãna'wẽ:nət]<br>['sãntəz'ãna'vẽ:nət] | Sainte Anne d'Auray |
| **ar Folgoad** | [ar'folgɔat] | Le Folgoët |

...

| Orthographe | Prononciation | Français |
|---|---|---|
| **Padrig** | ['pa:drik] | Patrick, Patrice |
| **Divi** | ['di:vi] | Divy, David |
| **Andrev** | ['ãndre] ; ['ãndrew] | André |
| **Goulc'hen** | ['gulxən] | Goulven |
| **Kaourintin** | [kɒw'rĩntĩn] | Corentin |
| **Padarn** | ['pa:darn] | Paterne |
| **Tual** | ['ty:al] | Tugdual |
| **Reunan** | ['rœ̃:nãn] | Renan |
| **Laou** | [lɒw] | Guillaume |
| **Herri** | ['(h)ɛ̆ri] | Henri |
| **Laorañs** | ['law'rãs] ; ['lo:rãs] | Laurent |
| **Frañseza*** | [frã'se:za] | Françoise |
| **Soaz*** | ['sɔ·as] | Françoise |

**Observations sur le vocabulaire**

Remarquer **Santez Anna Wened** (Sainte Anne de Vannes) pour ce qui est appelé en français “Sainte Anne d'Auray”. **Treger** veut dire “Trégor” et non pas “Tréguier” qui se dit **Landreger.**

– **Bepred** *(toujours)* possède, à peu de chose près, le sens de **atav.** Les deux mots sont accentués en général sur la syllabe finale.

– **O-daou** *(tous les deux)* veut dire mot-à-mot “leurs deux”. Les adjectifs possessifs seront étudiés dans la prochaine leçon. On dit de même **o-unan** = *tout seuls.*

– **ar penn kentañ** (mot-à-mot “la première tête”) veut dire *le début.* De même **ar penn diwezhañ** veut dire *la fin.*

Triwec'hvet kentel

Naontekvet goulenn : **UNAN PENAOS EO ?**
**UNAN BENAOS EO ?**

**Setu amañ kador ar gegin. Penaos eo ar gador-se ? Kozh eo. – Ur gador benaos eo ? Ur gador gozh eo.**

Setu aze godell ar porpant. Penaos eo ar c'hodell-se ? Goullo eo. Ur c'hodell benaos eo ? Ur c'hodell c'houllo eo.
Setu ahont gwalenn ar pesketaer. Gwevn eo ar walenn-se ; ur walenn wevn en deus ar pesketaer.
Setu ahont toenn ar c'hastell. Gant teol eo toet ar c'hastell-se. Un doenn deol eo toenn ar c'hastell. Ur c'hastell toenn deol eo ar c'hastell-hont.
Setu dor al lochenn ; du eo an nor-se. Un nor zu a zo war al lochenn.
Setu ahont bered ar barrez. Bihan eo ar vered-se. Ur vered vihan a zo er barrez-mañ.
Setu maouez ar vilin. Mut eo. Ur vaouez vut eo maouez ar vilin.
Unan benaos eo kador ar gegin ? Unan gozh eo.
Unan penaos eo marc'h ar miliner ? Unan kreñv eo.

Kreñv e oa ar c'hafe er c'hastell. Kafe kreñv a oa hini ar c'hastell. Kafe kreñv a vez graet er c'hastell. Kafe kreñv ar c'hastell.
Kalet eo koad ar c'helenn. Koad kelenn a zo koad kalet. Ar c'hoad kelenn a zo kalet.
Pizh eo perc'henn ar park. Ur perc'henn pizh eo.
Pounner eo pemoc'h ar person. Ar person en deus ur pemoc'h pounner.



POUNNER EO PEMOC'H AR PERSON

Teñval e oa ti an toer. Ti an toer a oa un ti teñval. Un ti teñval e oa an ti-se.
Tomm eo an te en tas. Tap un tasad te tomm.
Gleb eo ar geot gant ar glizh. Geot gleb goude ar glav.
Gwerzh gwin gwenn. Gwin gwenn a werzh ar marc'hadour.
Doñv eo an dañvad-se ; un dañvad doñv eo.
Doug dilhad dereat.
Brein eo ar bod bezv. Ur bod bezv brein a oa war an hent.

Bras eo ar banne bier-mañ. Ur banne bier bras az po.
Ar mezher-mañ a zo mezher mat.
Gwelout a ran marc'h ar miliner. Ur marc'h melen eo. Ur marc'h melen en deus ar miliner.




UR C'HIGER KREÑV

Ugentvet goulenn : **DORN PIV EO ?**
**HINI PIV EO ?**

Da biv eo an dorn-mañ ? Din eo. — Dorn piv eo ? Va dorn eo. Va hini eo an dorn-mañ.
Da biv eo ar gwinizh-mañ ? Dit eo. — Gwinizh piv a zo war al leur ? Da winizh.
Da biv e vo ar frouezh-se ? Dezhañ e vint. — Frouezh piv e vint ? E frouezh e vint.

**Da biv eo ar gazeg vrun ? Dezhi eo. — Kazeg piv eo ? He c'hazeg eo.**

**Da biv e oa ar rochedoù-se ? Dimp e oant. — Rochedoù piv e oant ? Hor rochedoù e oant. Hor re e oant.**

**Da biv eo bet ar morzhol-se ? Deoc'h eo bet. — Morzhol piv e oa ? Ho morzhol e oa. Hoc'h hini e oa.**

**Da biv e vo ar voest velen ? Dezho e vo. — Boest piv e vo ? O boest e vo.**

**Kerc'h din va c'hi. Kas a ran dit da gontell. Kelenn a ri dezhañ e gentel.**

**Kempennomp dezhi he c'hraou. Kargañ a ri dimp hor c'haoter. Kemerit ho koan a-barzh kregiñ da gontañ ho kraoñ. Kasit dezho o c'hezeg.**

**Goro va gavr. Gortoz da c'horren da c'hlaou. Gouzañv a ra gant he gouli. Gwelout a raimp hor gweleoù. Gwriit gouriz ho kwaz. Grit d'ar vugale-se gwalc'hiñ o gouzoug.**

**Tec'h buan er-maez eus va zi. Tost emañ da di ouzh an dorgenn. Tal e dad. Tachenn he zud. Tapomp 'ta hon tamm. Tostait ho treid ouzh an tan. Tremenet int eus o zu.**

**Me a zigor va daouarn. Te a zle diwall da zeñved. Eñ a zeuio da zigeriñ e zor. Hi a zalc'h da zispign he danvez. Ni a zo bet debret hon dilhad gant ar preñved. C'hwi eo arabat deoc'h dizoleiñ ho taoulin. Int o deus digarez da zougen o dilhad du.**

**Paeet en deus din priz va fiz. Padout a ra pell da brun. Poazhat a ra e batatez en ur pod pri. Prenañ a ra pesked evit he fred. Plegomp hor penn ha pedomp. Peur emañ pardon ho parrez ? Kalz pour a zo en o fark.**

**Broustet em eus va botoù. Bet out o vale da vugale ? Brudet bras eo en e vro. Berniet en deus bruzhun bara en he boest. Bannomp hor banniel. Bleniit ho pag. Badezet eo bet o bugale.**

**Mont a ra mat va mignon. Magañ a rez mat da vevel. Mervel a ra e voc'h. Mirout a ra he manegoù. Hor matezh a zo o vont da vervel. Meuliñ a rit ho mestr. Mont a reont gant mab o mignon.**

| | |
|---|---|
| **Hini piv eo hennezh ? Hini va breur.** | **Hini Pêr.** |
| **Hini biv eo honnezh ? Hini da dad.** | **Hini Bêr.** |
| **Re biv eo ar re-se ? Re hon tud.** | **Re Bêr.** |

## *YEZHADUR*

### 1) UNAN PENAOS ? UNAN BENAOS ?

Nous avons vu, dès la deuxième leçon, qu'à la question **penaos ?** on répond par un qualificatif. Par exemple : **Penaos eo ? Kozh eo.**

Les adjectifs qualificatifs épithètes se placent en général *après le nom* qu'ils qualifient et subissent des mutations initiales suivant le genre et le

nombre de ce nom ; pour éviter dès l'abord ces mutations assez complexes nous nous sommes bornés alors à l'adjectif attribut employé avec le verbe BEZAÑ. L'adjectif épithète du nom (ou du pronom) répond en fait à une question plus complexe que **penaos eo** qui appelle une réponse avec attribut :

| | |
|---|---|
| **un den penaos eo ?** | *quel genre de personne est-ce ?* |
| **un den bras eo** | *c'est une grande personne* |

Retenir principalement les expressions pronominales :

| | | |
|---|---|---|
| **unan penaos eo ?** | **unan mat eo** | (sing. masc.) |
| **unan benaos eo ?** | **unan vat eo** | (sing. fém.) |
| **hini penaos eo ?** | **hini mat eo** | (sing. masc.) |
| **an hini penaos eo ?** | **an hini mat eo** | (sing. masc.) |
| **an hini benaos eo ?** | **an hini vat eo** | (sing. fém.) |
| **re benaos int ?** | **re vat int** | (pluriel) |
| **ar re benaos int ?** | **ar re vat int** | (pluriel) |

En résumé :

| masculin singulier | féminin singulier | pluriel 2 genres |
|---|---|---|
| **unan kozh**<br>**hini kozh**<br>**an hini kozh**<br>**hini Pêr** | **unan gozh**<br>.....<br>**an hini gozh**<br>**hini Bêr** | **re gozh**<br>.....<br>**ar re gozh**<br>**re Bêr** |

**Observation** — Il n'y a pas de féminin correspondant à **hini kozh** *(du vieux),* tous les noms désignant une matière indivisible en unités étant masculins.

### 2) Les mutations dans les qualificatifs épithètes

Elles dépendent :
- du genre et du nombre du mot qualifié,
- de la dernière lettre de ce mot.

*D'après le genre et le nombre.* Il se produit une mutation de la première lettre des qualificatifs suivant :

a) Les noms féminins au singulier (ainsi que le pronom **an hini**) : **ur vaouez vras, an hini vras.**

b) Les noms masculins au pluriel désignant des personnes. C'est le cas

notamment de tous les noms à terminaison **-erien, -ourien, -iz** et **-idi.** C'est le cas aussi du pronom **(ar) re,** même appliqué à des choses :

| | |
|---|---|
| **ur c'higer kreñv** | **kigerien greñv** |
| **an hini kreñv** | **re greñv, ar re greñv** |

Une exception cependant : les quelques pluriels en **-où** désignant des personnes ne provoquent pas de mutation : **tadoù kozh.**

c) Les nombres cardinaux employés pronominalement provoquent également la mutation (à l'exception toutefois de **unan** masculin : **unan kreñv** !): **daou vihan ha tri vras, unan c'hlas.**

*D'après la terminaison du mot.* Le type de mutation subi est le type par adoucissement tel celui que nous avons vu se produire après les prépositions A et DA et les particules verbales A, NE, NA.

a) Ces mutations sont complètes après les mots se terminant par une voyelle ou les consonnes L, M, N, R et V.

| | | | | | | | |
|---|---|---|---|---|---|---|---|
| **K** | **T** | **P** | **G** | **GW** | *D* | **B** | **M** |
| ↓ | ↓ | ↓ | ↓ | ↓ | ↓ | ↓ | ↓ |
| **G** | **D** | **B** | **C'H** | **W** | *Z* | **V** | **V** |

b) Ces mutations sont incomplètes après les autres consonnes :

| | | | | |
|---|---|---|---|---|
| **G** | **GW** | *D* | **B** | **M** |
| ↓ | ↓ | ↓ | ↓ | ↓ |
| **C'H** | **W** | *Z* | **V** | **V** |

**Remarque** — Les consonnes dentales N, D, T, S, Z, ZH terminant un nom ont une certaine tendance à empêcher la mutation D/Z et on considère en général cette mutation comme facultative dans ce cas (on a ainsi un "cas 1 bis" après N et un "cas 3 bis" après les autres dentales); on admet ainsi aussi bien **ur vran du** que **ur vran zu.**

### 3) Assimilation à l'adjectif qualificatif

Certaines expressions françaises comme "le dos de Paul", "un pont en bois", "une croix de pierre", "de la farine de froment", "la journée d'hier", se traduisent en breton de façon très simple : **kein Paol, ur pont koad, ur groaz vaen, bleud gwinizh, devezh dec'h.** Ces expressions qualificatives en forme de complément de nom suivent la règle des adjectifs qualificatifs pour la mutation :

| | |
|---|---|
| **un doenn deol** | *un toit de tuile* |
| **ur c'hastell toenn deol** | *un château au toit de tuile* |

Signalons dès à présent que le breton préfère ce type de construction à l'emploi d'adjectifs longs. C'est ainsi qu'un "cimetière paroissial" se dira **ur vered parrez** *(un cimetière de paroisse),* "le drapeau national" **banniel ar vro** *(le drapeau du pays).*

### 4) DA BIV ? HINI PIV ? RE BIV ?

Nous avons vu dans la leçon 8 que la question sur l'appartenance où l'attribution à une personne est **da biv eo ?** Lorsque la question d'appartenance porte en premier lieu sur l'objet possédé on exprime la question en plaçant d'abord le nom de l'objet : **dorn piv ?** *(la main de qui ?)* et la réponse est formée par le nom précédé de l'adjectif possessif correspondant : **va dorn, da zorn...**

Les mots HINI et RE servent de la même façon des expressions pronominales : **hini piv ?** *(celui de qui ? celle de qui ?),* **da hini** *(le tien, la tienne),* **hon hini** *(le nôtre, la nôtre)...* **re biv ?** *(ceux de qui ? celles de qui ?),* **he re** *(les siens, les siennes —à elle),* **o re** *(les leurs).*

Le tableau suivant donne la relation entre les pronoms personnels et les possessifs correspondants.

| **personne** | **pronom personnel** | **possessif avec DA** | **adjectif possessif** | **pronom** singulier | **pronom** pluriel |
|---|---|---|---|---|---|
| sg 1 | me | din | va (ma) | va hini | va re |
| sg 2 | te | dit | da | da hini | da re |
| sg 3m | eñ | dezhañ | e | e hini | e re |
| sg 3f | hi | dezhi | he, hec'h | he hini | he re |
| pl 1 | ni | dimp | hon, hor, hol | hon hini | hor re |
| pl 2 | c'hwi | deoc'h | ho, hoc'h | hoc'h hini | ho re |
| pl 3 | int | dezho | o | o hini | o re |

**Ho** devient **hoc'h** devant une voyelle, ou H. **He** suit la même règle dans certaines régions.

**Hor** et **hol** s'emploient pour **hon** dans les mêmes conditions que **ar** et **al** pour **an.**

**Ma** peut s'employer à la place de **va.**

**5) Les mutations après l'adjectif possessif**

Suivant la personne ces adjectifs provoquent des mutations différentes :

a) **HON (hor)** ne provoque que la mutation K/C'H : **kalon, hor c'halon** [cas 7]. Même mutation que dans le nom masculin singulier après l'article.

b) **HO** provoque des mutations par renforcement :

[cas 5]

**G D B**
↓ ↓ ↓
**K T P**

**genoù, ho kenoù** **dent, ho tent** **blev, ho plev**

c) **VA, HE, O** provoquent des mutations par spiration :

[cas 6]

**K T P**
↓ ↓ ↓
**C'H Z F**

**kalon, va c'halon** **teod, he zeod** **penn, o fenn**

d) **DA** et **E** provoquent les mutations complètes par adoucissement [cas 1] : **da galon, da deod, e c'henoù, e vlev, e vab...**

*GERIOU*

| Orthographe | Prononciation | Français |
|---|---|---|
| **naontekvet** | ['nãõn'te·gvət] | dix-neuvième |
| **ugentvet** | [y'gẽnvət] | vingtième |
| **setu** | ['sɛty] | voici, voilà |
| **arabat (eo)** | [a'ra:bat] | il ne faut pas, il est interdit de |
| **va ma** | [va·] ; [ma·] | mon, ma, mes |
| **da** | [da·] | ton, ta, tes |
| **e** | [e·] | son, sa, ses (masc.) |
| **he* hec'h** | [e·] [ex] | son, sa, ses (fém.) |
| **hon hor hol** | [õn] [ɔr] [ol] | notre, nos |
| **ho hoc'h** | [o·] [ɔx] | votre, vos |
| **o** | [o·] | leur, leurs |

...

| Orthographe | Prononciation | Français |
|---|---|---|
| **brein** | ['brɛ̃ĩn] | pourri |
| **brun** | ['brỹ:n] | alezan, blond |
| **buan** | ['by:ãn] | vite, rapide |
| **doñv** | [dõ:] | docile, domestique |
| **gouest** | [gwest] | capable |
| **goullo** | ['gulo] | vide |
| **gwevn** | [gwẽwn] ; [gwẽ:n] | flexible |
| **mut** | [my:d] | muet |
| **pizh** | [pi:z] | économe, avare |
| **dereat** | [de'rɛ̀·at] | convenable |
| **bered*** ***-où*** | ['be:rət] | cimetière |
| **banniel** ***-où*** | ['bãnjəl] | drapeau, bannière |
| **banne** ***-où*** | ['bãne] | goutte |
| **boest*** ***-où*** | [bwest] | boîte |
| **kein** ***-où*** | [kɛ̃jn] | dos |
| **kalon*** ***-où*** | ['ka:lõn] | coeur |
| **koad©** ***-où*** | ['kɔ·at] ; [kwa:d] | bois |
| **kontell*** ***-où*** | ['kõntəl] | couteau |
| ***kontilli*** | ['kõn'tili] | couteaux |
| **daoulin˅** ***-où*** | ['dɒwlĩn] | (deux) genoux |
| **lochenn*** ***-où*** | ['loʃən] | cabane |
| **godell*** ***-où*** | ['go:dəl] | poche |
| **gwalenn*** ***-où*** | ['gwa:lən] | gaule |
| **gopr** ***-où*** | [gopr] ; [go:br] | salaire |
| **gouli** ***-où*** | ['gu:li] | blessure |
| **gouzoug*** ***-où*** | ['gu:žuk] | cou, gorge |
| **maneg*** ***-où*** | ['mã:nək] | gant |
| **paner*** ***-où*** | ['pã:nər] | panier, corbeille |
| **porpant** ***-où*** | ['pɔrpãnt] | veste |
| **roched*** ***-où*** | ['roʃət] | chemise (d'homme) |
| **tas ; tasad** ***-où*** | [tas] ['tasat] | tasse |
| **toenn*** ***-où*** | ['to:ən] | toit |
| **teod** ***-où*** | ['tɛ·ot] ; [tɛwt] | langue |
| **kroaz*** ***-ioù*** | ['krɔ·as] ; [krwa:z] | croix |
| **kaoter*** ***-ioù*** | ['kawtər] ; ['kotər] | chaudron |
| **digarez** ***-ioù*** | [di'ga:rəž] | excuse, prétexte |
| **daouarn˅** ***-ioù*** | ['dɒwarn] | (deux) mains |
| **danvez©** ***-ioù*** | ['dãnvəš] | matière, étoffe |
| **leur*** ***-ioù*** | [lø:r] | aire, sol |

...

| Orthographe | Prononciation | Français |
|---|---|---|
| **labour *-ioù*** | ['la:bur] | travail |
| **priz *-ioù*** | [pri:z] | prix |
| **tal *-ioù*** | [ta:l] | front |
| **gwaz *-ed*** | [gwa:z] | homme |
| **mignon *-ed*** | ['mĩɲõn] | ami |
| **moereb* *-ed*** | ['mwe:rep] | tante |
| **preñv *-ed*** | [prẽw] ; [prẽ:v] | ver |
| **perc'henn *-ed*** | ['pɛ̀rxən] | propriétaire |
| **person *-ed*** | ['pɛ̀rsõn] | recteur, curé |
| **toer *-ien*** | ['to:ər] | couvreur |
| **matezh*** ***mitizhien*** | ['matəs] [mi'tisjən] | servante |
| **bran*** ***brini*** | [brã:n] ['brĩ:ni] | corbeau |
| **tarv** ***tirvi*** | [tarw] ; ['ta:ro] ['tirvi] | taureau |
| **kazeg*** ***kezeg*** | ['ka:zək] ['ke:zək] | jument (chevaux) |
| **maen** ***mein*** | ['mã·ẽn] ; [mẽ:n] [mɛ̃ĩn] | pierre, caillou |
| **botoù** ***boteier*** | ['botu] [bo'tɛjər] | (paire de) chaussures |
| **pemoc'h** ***moc'h*** | [pe'mo̜:ɣ] [mo̜:ɣ] | porc |
| **gavr*** ***givri*** | [gawr] ['giwri] | chèvre |
| **bier⊙** | ['bi:ər] | (de la) bière |
| **te⊙** | [te:] | (du) thé |
| **glizh⊙** | [gli:z] | (de la) rosée |
| **mezher⊙** | ['me:zər] | (du) drap |
| **maen⊙** | ['mã·ẽn] ; [mẽ:n] | (de la) pierre |
| **bezv$^{\Delta}$ (-enn)** | ['bɛžw] ; ['bɛ:žo] | (du) bouleau / (des) b. |
| **kelenn$^{\Delta}$ (-enn)** | ['ke:lən] | (du) houx / (des) houx |
| **bruzhun$^{\Delta}$ (-enn)** | ['bry:zỹn] | (des) miettes |
| **teol$^{\Delta}$ (-enn)** | [tɛwl] | (de la) tuile / (des) tuiles |
| **dispign** | ['dispiɲ] | dépenser |
| **diwall** | ['diwal] | garder |
| **goro** | ['go:ro] | traire |
| **gouzañv** | ['gu:zãf] ; ['gu:zãw] | subir, souffrir |
| **bann*añ*** | ['bãnã] | lever, jeter |
| **brousta*ñ*** | ['brustã] | brosser |
| **brud*añ*** | ['bry:dã] | faire connaître, renommer |
| **bez*añ* brud*et*** | ['be:žã'bry:dət] | être renommé |
| **mag*añ*** | ['ma:gã] | nourrir |
| **pae*añ*** | ['pɛ̀:ã] | payer |
| **pleg*añ*** | ['ple:gã] | plier, se plier |

...

| Orthographe | Prononciation | Français |
|---|---|---|
| **bern*iañ*** | ['bɛ̀rnjã] | entasser |
| **blen*iañ*** | [blɛ̃njã] | guider |
| **meul*iñ*** | ['mø:lĩ] | louer |
| **gwalc'h*iñ*** | ['gwalxĩ] | laver |
| **ped*iñ*** | ['pe:dĩ] | prier |
| **badez*iñ*** | [ba'de:žĩ] | baptiser |
| **te*iñ*** /to-/ | ['tɛj] [to:] | couvrir (d'un toit) |
| **diger*iñ*** /digor-/ | [di'gɛ:rĩ] ['di:gɔr] | ouvrir |
| **dizole*iñ*** /dizolo-/ | [dizo'lɛ:ĩ] [di'zo:lo] | découvrir |
| **dle*out*** | ['dle:ut] | devoir |
| **mir*out*** | ['mi:rut] | conserver |
| **tap*out*** | ['taput] | attraper, atteindre |
| **tosta*at*** | [tos'ta:d] | (s') approcher |
| **poazh*at*** | ['pwa:zat] | cuire |
| **doug*en*** | ['du:gən] | porter |
| **gorr*en*** /gorro-/ | ['gɔrən] ['gɔro] | ramasser, ranger |
| **merv*el*** /marv-/ | ['mervəl] [marv] | mourir |
| **delc'h*er*** /dalc'h-/ | ['delxər] [dalx] | tenir |
| **gounit** /gounez-/ | ['gu:nit] ['gu:nəš] | gagner |

**Observations sur le vocabulaire.**

1) **Daoulin** et **daouarn** désignent "les deux genoux", "les deux mains". Quoique se comportant comme des pluriels en ce qui concerne l'accord des verbes, ce ne sont pas de vrais pluriels, mais des "duels" et ont eux-mêmes leurs formes plurielles. Tandis que **glinoù, dornioù** veulent dire "des genoux", "des mains" pris un à un, dans **daoulinoù, daouarnioù** ils sont pris par ensembles de deux, ce qui est le cas le plus fréquent. Pour indiquer ces duels nous les ferons suivre, dans la colonne orthographe, du signe ˇ.

2) **Kezeg** est le pluriel régulier de **kazeg,** mais veut dire "des chevaux" au sens général. **Pemoc'h** (= penn moc'h) sert de singulier à **moc'h** *(porcs).*

3) **Botoù** est déjà un mot pluriel. Il désigne "les sabots", "les chaussures" pris par paires. Son pluriel habituel est en **-IER** : **boteier** (pour **botevier**); parfois cependant on lui donne un pluriel régulier en **-où.** Ceci est toujours le cas pour le singulier **genoù,** mais il faut faire attention à ceci : une fois accentuée, la terminaison **-où** devient **-AOU** : **genaouioù, botaouioù** !

4) **Koad** et **maen** peuvent être employés comme noms singuliers : **ur c'hoad** = *un bois (forêt),* **ur maen** = *un caillou.* Désignant une matière ils ont un sens général et ne s'emploient qu'au singulier : **maen** *(de la pierre),* **koad** *(du bois).* Ces mots de sens général désignant des matières indivisibles en individus, sont toujours du masculin (dans les colonnes nous les faisons suivre du signe ☉). Au point de vue emploi : le breton ne peut se permettre des tournures comparables à celles du français où l'on dit volontiers "une bière" pour "une sorte de bière" ou même "un verre de bière". C'est ainsi que l'expression "le houx est un bois dur" devra nécessairement se rendre en breton par **ar c'helenn a zo koad kalet** = *le houx est du bois dur.*

Au point de vue construction de la phrase on notera qu'elle se construit comme si **koad kalet** jouait le rôle d'attribut et qu'en cas d'inversion la forme correcte est **koad kalet EO ar c'helenn.**

5) Les noms d'arbres comme **kelenn, bezv,** sont au singulier lorsqu'ils désignent la matière, l'espèce *(le houx, le bouleau),* mais au pluriel lorsqu'ils désignent un ensemble d'arbres *(des houx, des bouleaux).* Le nom d'individu *(un houx, un bouleau)* se forme alors en ajoutant la terminaison -ENN : **ur gelenenn, ur vezvenn.** Ces « singulatifs » en **-enn** sont toujours du féminin. Nous avons déjà vu quelques exemples comme **gwerenn** (de **gwer,** *verre*). Ces mots en **-enn** ont eux-mêmes des pluriels réguliers en **-où : gwerennoù** = *des verres* (pris par unités). Nous faisons suivre cette catégorie de noms du signe △.

Les mots **lochenn, gwalenn, toenn** possèdent également la même terminaison -ENN. Tous ces mots sont du féminin.

6) **Pluriels internes par modification du radical**

— sans terminaisons :

| | | | |
|---|---|---|---|
| **kazeg** | **kezeg** | **maen** | **mein** |

— avec terminaison en -I, -IER, -IEN :

| | | | |
|---|---|---|---|
| **bran** | **brini** | **kraou** | **krevier** |
| **tarv** | **tirvi, terv** | **botoù** | **boteier** |
| **kontell** | **kontilli** | **matezh** | **mitizhien** |

7) **Modification du radical du verbe par certaines terminaisons**

| | | | |
|---|---|---|---|
| **digor** | **digeriñ** | **dizolo** | **dizoleiñ** |
| **tro** | **treiñ** | **krog** | **kregiñ** |
| **sav** | **sevel** | **marv** | **mervel** |
| **dalc'h** | **delc'her** | | |

Note — La terminaison **-er** de ce dernier verbe est pour **-el.** On trouve souvent également ce verbe écrit **derc'hel,** mais il nous semble plus normal de préférer **delc'her** pour que le radical ne soit pas altéré.

8) Aux participes passés **gorroet** et **gounezet** correspondent les infinitifs **gorren** et **gounit.** Dans la liste des mots le radical est donné à la suite de l'infinitif : **/gorro-/**

9) **Verbes en -IAÑ** — Dans ces verbes le **i** consonne fait partie du radical verbal. Aussi lorsque la terminaison tombe, ce qui arrive à la deuxième personne du singulier à l'impératif et à la troisième personne du singulier au présent de l'indicatif, cet **i** se maintient, mais son écriture serait une source d'erreur et c'est pourquoi on écrit GN [ɲ] à la place de NI [nj] .

**bleniañ, blegn** **berniañ, bergn**

10) **Terminaison (suffixe) -AD** — Ce suffixe sert souvent à indiquer le contenu d'un objet :

| | | | |
|---|---|---|---|
| **un tas te** | *une tasse à thé* | **un tasad te** | *une tasse de thé* |
| **ur werenn win** | *un verre à vin* | **ur werennad win** | *un verre de vin* |

## Naontekvet kentel

### Kentañ goulenn warn-ugent : **PEGEN bras EO ?**

**Pegen uhel eo ar wezenn fav ? Ken uhel hag ar wezenn ivin eo. — Ar wezenn fav hag ar wezenn ivin a zo ken uhel ha ken uhel. — Ken uhel eo an eil hag eben.**

**Pegen uhel e vez ar gwez sapr ? Uheloc'h e vezont eget ar gwez avaloù. — Uheloc'h e vez ur wezenn sapr eget ur wezenn avaloù. — Uheloc'h eo ar wezenn sapr-mañ eget eben.**

**Pegeit eo lost ar vuoc'h-mañ ? Keit eo hag hini ar vuoc'h all. — Keit ha keit eo o lostoù.**

**Pegeit emañ Kastell-Paol eus Montroulez ? Keit ha Landivizio emañ. — Kastell-Paol ha Landivizio a zo keit ha keit eus Montroulez. Pegement a dud a zo o chom en ti-mañ ? Kement a dud a zo hag en ti all. — Kement ha kement a zo en eil ti hag en egile.**

**Pegen bras eo Yannig bremañ ? Ken bras hag e c'hoar eo deuet da vezañ. — Ken bras hag hi eo deuet da vezañ. — Brasoc'h eo eget e vreur.**

**Pegeit eo kordenn ar vag ? Hir-kaer eo. Ouzhpenn ugent metr eo.**

**Pegen ledan eo an hent bras ? Seizh metr ledander bennak en deus. Ledanik eo.**

**Pegen klañv eo ar vaouez-se ? Gwall glañv eo. Klañv-kaer eo. — Klañv-bras eo.**

Pegen uhel eo tour an iliz ? Uhel a-walc'h eo. — Ouzhpenn ugent metr a zo dezhañ. — Ouzhpenn ugent metr uhelder en deus.

Pegen kozh eo ho mab ? Seitek vloaz eo bremañ. — Ha pe oad eo ho merc'h ? Koshoc'h eo eget he breur, naontek vloaz eo bet.

An div vuoc'h-se a zo ken kozh ha ken kozh, ken bras eo ivez an eil hag eben ha kement ha kement a laezh a roont bemdez. Uheloc'h eo menezioù Iverzhon eget menezioù Breizh ha re Gembre a zo ivez uheloc'h eget ar re-mañ. Gwelloc'h eo deoc'h lezel an avaloù-se da zareviñ. Koulz eo deoc'h ober an dra-se diouzhtu ; gwelloc'h eo un dra graet eget unan da ober. Kement a dud a oa e foar Wengamp hag e foar Vontroulez. Muioc'h a wez a zo en ho liorzh eget e liorzh ho preur. Kreñvoc'h eo hemañ eget an hini all. Kalz muioc'h a dud a zo eno eget ne 'z eus amañ. Ken laouen eo hag e vreur.

*Gwell eo deskiñ mabig bihan*
*eget dastum madoù dezhañ*

Goulenn : **Da biv eo ?**
**HINI PIV EO ?**
**RE BIV INT ?**

Da biv eo ar gazeg c'hlas-mañ ? Din-me eo. — Kazeg piv eo ? Va c'hazeg-me eo.

Da biv e oa an dachenn zouar-hont ? Dit-te e oa. — Tachenn biv e oa ? Da dachenn zouar-te e oa.

Da biv e vo ar porpant voulouz-se ? Dezhañ e vo. — Porpant piv e vo ? E hini-eñ e vo. — E borpant voulouz-eñ e vo.

Da biv eo bet ar greun all ? Dezhi eo bet. — Greun piv e oa ? Hec'h-hini e oa. He greun-hi e oa.

Da biv eo ar gwenan-mañ ? Dimp-ni int. Hor re int. — Hor gwenan-ni int.

Da biv e oa bet an danvez nevez prenet ? Deoc'h-c'hwi e oa bet. Hoc'h hini-c'hwi eo bet. — Ho tanvez-c'hwi e oa.

Da biv e vo ar bleud gwinizh-se ? Dezho e vo. — O hini e vo. — O bleud gwinizh-int e teuio da vezañ.

Da biv eo al leueoù-mañ ? D'egile int. — Leueoù egile int. — Re egile int.

Dezhi eo ar bravigoù-se ? Nann, n'int ket dezhi. D'eben int. Bravigoù eben int ha neket he re-hi.

Kempenn din va c'hambr. Na gerc'hit ket dezhi he c'hoef. Kanomp dezho ur ganaouenn.

Teuler a ran dit da davañjer ? — Tap dezhañ e dog. Na droc'hit ket dezho o zreid.




Kit da blantañ dezhañ e bour. – Na brenn ket dezhañ e borpant. – Ne brennez ket dezhañ e borpant ? – Poazh dezho o fatatez.

Gourc'hemennit dezhi gwerzhañ he gavr. – Galvet e vo deoc'h ho kwreg ? – Na c'hlebiit ket dezho o gwele.

Degaset e vo dimp hon dilhad. – Na zigorit ket dezho ho tor. – Arabat dimp dastum delioù.

Bruzhun dezho o bara. – Bevañ a ri gant o bugale. – N'it ket da voueta dezhi he buoc'hed.

Maget e vez mat ho mab deoc'h. – Na veulit ket re ho matezh. – Arabat deoc'h mirout re bell ho mantell.




Eil goulenn warn-ugent : **PEHINI EO ?**
**PERE EO ?**

Pehini eo ret gwerzhañ ? Va hini.
Pehini eo dav kemer ? Da hini.
Pehini ne oa ket mat prenañ ? E hini.
Pere ne vo ket dav gwalc'hiñ ? He re.

Pere a ranker deviñ ? Hor re.
Pere e vije mall kerc'hat ? Ho re.
Pere e vije fall troc'hañ ? O re.
Pehini n'hon eus ket gwelet ? An hini all — Egile — Eben.
Pere a zo mat da zastum ? Ar re all.
Pere eo mat dastum ? An holl.
Pehini eo arabat kas ? An hini fall.

Rankout a ran skrivañ ul lizher. Ret eo din kas ul lizher d'am c'hoar.
Dleout a rajes kas keloù dezhi. Dav e vije dit lavarout an dra-se d'az mamm.
Fellout a ra din displegañ kement-se d'e vreur.
Ar re-mañ a rankan kas d'he mab a-benn warc'hoazh.
Bez' e tlejemp reiñ al levrioù-se d'hor bugale.
Arabat e vije d'ho kenderv chom re bell da c'hortoz.
Dont a reas da zegas din ur banerad avaloù.
Ar re-se a zo kalz re galet. — Mat e vije deoc'h lavarout dezho ar wirionez.
Lakait ho tilhad gant va re da sec'hañ.

E park al lenn emañ o labourat abaoe ar beure-mañ. O kempenn douar emañ evit hadañ melchon ruz goude an eost. Ret e vo dezhañ labourat mat evit bezañ echu a-benn kreisteiz.

Lavarout a reas gevier d'am zad. — Kas a reas ul lizher d'az preur. — Reiñ a reas un taol dorn d'e c'hoar. — Ret eo dezhi sikour he mamm-gozh. — Kaset o devoa dimp meur a sac'had avaloù-douar. — Mat e vije deoc'h kemenn ar c'heloù-se d'ho preur. — Arabat e vije dezho ankounac'haat reiñ ho madigoù d'ar vugale.

## *YEZHADUR*

### 1) PEGEN

C'est le mot interrogatif devant l'adjectif qualificatif (et quelques adverbes) : **pegen uhel ?** *combien haut ? de quelle hauteur ?* PEGEN est d'ailleurs aussi exclamatif : **pegen uhel eo !** *combien c'est haut ! que c'est haut !*

*Attention à la prononciation !* PEGEN est normalement accentué sur la première syllabe ; mais lorsque le mot qui le suit n'a qu'une syllabe, les deux mots sont prononcés comme s'ils ne formaient qu'un seul et l'accent passe sur la dernière syllabe de "pegen" : **pegen kozh** [pe'gẽnkọ·z]

La façon normale de répondre à PEGEN ? est évidemment la réponse avec

**KEN** *(aussi)* : **ken uhel ha(g)..., ken kozh ha(g)...** C'est le comparatif d'égalité dont le deuxième terme est introduit par la conjonction **HA (hag** devant voyelle ou **h)** : **ken kozh ha me.** *Prononciation* : devant les mots d'une syllabe l'accent principal se trouve sur "ken" : [ 'kẽnkǫ·z] ou ['keŋkǫ·z] !

On peut répondre aussi par le comparatif de supériorité. Ce degré de comparaison se forme en ajoutant la terminaison **-OC'H** à l'adjectif ou à l'adverbe : **brasoc'h** *(plus grand),* **buanoc'h** *(plus vite),* **pelloc'h** *(plus loin).* Le second terme de la comparaison est introduit par la conjonction **EGET** (préférée dans la langue écrite à **evit** qui est d'un emploi courant dans la langue parlée) : **brasoc'h eo eget e vreur** ou **brasoc'h eget e vreur eo.**

Attention ! Les mots terminés par G, D, B, Z changent ces consonnes en K, T, P, S devant le suffixe : **gleb, glepoc'h** *(plus mouillé);* **ruz, rusoc'h** *(plus rouge)...* De même ZH donne SH : **kozh, koshoc'h** *(plus vieux).*

## 2) Comparatifs irréguliers

Comme dans beaucoup d'autres langues, les qualificatifs les plus communs possèdent des formes spéciales pour les degrés de comparaison.

| | | égalité | | supériorité |
|---|---|---|---|---|
| | hir | **keit** | ken hir | (hiroc'h) |
| | pell | **keit** | ken pell | (pelloc'h) |
| | bras | **kement** | ken bras | (brasoc'h) |
| | mat | **koulz,** | **kenkoulz** | **gwell, gwelloc'h** |
| meur a, | kalz | **kement** | | **muioc'h** |
| | drouk | **ken gwazh** | | **gwazh, gwashoc'h** |

***Gwelloc'h ijin eget nerzh***
***Am eus klevet eus meur a berzh***

## 3) De quelques comparatifs d'égalité

En français on peut dire, par exemple, "ces enfants sont aussi grands l'un que l'autre" ou "... sont également grands". En breton il existe également une tournure analogue à la première : **ar vugale-se a zo ken bras an eil hag egile, ar per-se a zo ken darev an eil hag eben.** Mais il existe une forme plus élégante pour l'exprimer, celle au moyen du doublet **ken... ha ken...**

**ken bras ha ken bras eo ar vugale-se**
**ken darev ha ken darev eo ar per-se**

Les formes irrégulières s'emploient plus particulièrement de cette façon :

**kement ha kement a zo en daou bod**
**keit ha keit emañ Kastell-Paol ha Landivizio eus Montroulez**

4) **Le possessif** est toujours une notion très bien exprimée en breton, contrairement à ce qui se fait en français. C'est pourquoi, à une question telle que **da biv eo ?** ou bien **hini piv eo ?** dans laquelle on insiste plus particulièrement sur l'identité du possesseur, on ne trouve pas suffisant, en général, d'exprimer le seul pronom personnel ou adjectif possessif. On complète par un pronom personnel en apposition. Ceci concerne également le pronom introduit par **da** :

| DA BIV EO ? | PARK PIV EO ? | HINI PIV EO ? |
|---|---|---|
| din-**me** eo | **va** fark-**me** eo | **va** hini-**me** eo |
| dit-**te** eo | **da** bark-**te** eo | **da** hini-**te** eo |
| dezhañ eo | **e** bark-**eñ** eo | **e** hini-**eñ** eo |
| dezhi eo | **he** fark-**hi** eo | **he** hini-**hi** eo |
| dimp-**ni** eo | **hor** park-**ni** eo | **hon** hini-**ni** eo |
| deoc'h-**c'hwi** eo | **ho** park-**c'hwi** eo | **hoc'h** hini-**c'hwi** eo |
| dezho eo | **o** fark-**int** eo | **o** hini-**int** eo |

De même : **va re-me, da re-te,** etc. On remarquera toutefois que dans la première colonne on ne trouve pas de formes pour la troisième personne, au pluriel comme au singulier.

*Attention à la prononciation !* Les pronoms mis ainsi en apposition forment une unité de prononciation avec le mot précédent et après un mot monosyllabique perdent leur accent et se fondent en quelque sorte avec le mot accentué : **din-me** ['dĩme] , **dit-te** ['dite] , **dimp-ni** ['dĩmni] , **deoc'h-c'hwi** ['dɛ̃wxwi] ; **e bark-eñ** [e'bargẽ] , **he fark-hi** [e'ɣarki] , **o fark-int** [o'ɣargĩnt]

5) **Adjectifs possessifs après DA**

Après la préposition DA les deux premières personnes du singulier possèdent des formes spéciales **AM** et **AZ** et l'on écrit, avec élision du premier A, **d'am** et **d'az : d'am zad** *(à mon père),* **d'az preur** *(à ton frère).*

*Mutations* — Pas de problème pour D'AM, les mutations étant les mêmes qu'après VA, soit celles du cas 6 : **K T P** →→→ **C'H F Z.** Par contre

après D'AZ les mutations sont tout à fait différentes de celles qui suivent DA. C'est le cas 5 (mutations par renforcement) qui s'applique ici. On a donc les mêmes changements qu'après HO : **d'az kenoù** *(à ta bouche)*, **d'az ten** *(à ton homme)*, **d'az plev** *(à tes cheveux)*.

Autres élisions de l'**a** de DA : **d'egile, d'eben.**

### 6) RET EO; DAV EO; MAT EO... – RANKOUT; DLEOUT; FELLOUT...

Il existe en français des expressions telles que "il est bon de...", "il est temps de...", "il est interdit de...", etc. Des expressions analogues existent en breton : **mat eo, fall eo, poent eo, mall eo, arabat eo...** Contrairement au français, le breton place ces expressions directement devant l'infinitif, sans aucune préposition : **mat eo kanañ** *(il est bon de chanter)*, **arabat eo gortoz** *(il ne faut pas attendre)*, **mall eo mont** *(il est grand temps d'aller)*.

Deux des expressions de ce groupe sont particulièrement importantes à connaître : **RET EO** et **DAV EO.** On les traduit habituellement en français par "il faut", mais chacune implique une nuance très importante : **ret eo** = *il est nécessaire,* **dav eo** est moins absolu et l'obligation est surtout morale et donne par conséquent une nuance "il est bon, il est souhaitable". En certaines régions d'ailleurs le mot DAV (parfois prononcé **da**) a conservé son sens ancien de "bon".

Toute cette série d'expressions peut s'employer de façon courante devant un nom ou un pronom personnel à l'aide de la préposition DA, là où le français est dans l'obligation d'employer une proposition subordonnée :

**ret eo din sentiñ** *il faut que j'obéisse* (obligation absolue)
**dav e vo dit skrivañ d'az c'hoar** *il faudra que tu écrives à ta soeur*
**mat e vije dezhañ mont diouzhtu** *il serait bon qu'il aille tout de suite*
**arabat (eo) dezhi chom aze** *il ne faut pas qu'elle reste là*
**arabat (eo) da Vari mont er-maez** *il ne faut pas que Marie sorte*

Le verbe peut rester non exprimé. C'est souvent le cas après **arabat.**

La notion exprimée par "ret eo" et "dav eo" est d'autre part rendue par les verbes **RANKOUT** et **DLEOUT** que le français rend tous les deux par "devoir" (ou, avec une autre construction, par "falloir"). **Rankout** indique l'obligation absolue, cf. anglais *must* et allemand *müssen ;* **dleout** se borne à une obligation morale, cf. allemand *sollen.*

**rankout a ran sentiñ**
**dleout a rajes skrivañ d'az c'hoar**

Les verbes **GELLOUT** *(pouvoir)* et **LAKAAT** *(faire,* dans "*faire* faire"

par exemple = **lakaat ober**, cf. allemand *lassen)* se construisent de la même manière :

**gellout a rez mont d'ar gêr**
**laka degas gwin a-benn ar gouelioù**

Par contre le verbe **FELLOUT** se construit avec un complément indirect avec "da" : **fellout a ra din mont** ( = *je veux aller;* pour la construction cf. le français "il me faut aller").

### 7) Le passé simple

Il existe une conjugaison complète de ce temps, mais la troisième personne du singulier est la seule qui soit d'un usage courant. Elle se forme toujours en ajoutant la terminaison **-AS** au radical des verbes réguliers : **kanas, rankas, tennas, lakaas...**

Verbes irréguliers MONT et OBER : **eas** et **greas.** Cette dernière forme est peut-être la plus répandue de toutes : **me a reas, kanañ a reas, bez' e reas kalz labour...**

### 8) Le conditionnel

Les expressions citées au § 6 se construisent volontiers avec le conditionnel (souhait) : **mat e vije dit mont** *(il serait bon que tu ailles),* **ret e vije dezhañ kempenn e zouaroù** *(il serait nécessaire qu'il nettoie ses terres),* **poent e vije dimp mont kuit** *(il serait temps que nous partions).* La forme requise est le conditionnel dit "passé" en -J-.

Dans le tableau ci-après on trouvera la conjugaison à ce temps du verbe régulier **kanañ** ainsi que des verbes irréguliers **ober** (**mont** est analogue) et **gouzout** ainsi que des auxiliaires **bezañ** et **kaout** *(avoir).*

| BEZAÑ | | | | OBER | | KANAÑ | |
|---|---|---|---|---|---|---|---|
| bez' | e vijen | o kanañ | | kanañ | a rajen | bez' | e kanjen |
| — | e vijes | - | — | — | a rajes | — | e kanjes |
| — | e vije | - | — | — | a raje | — | e kanje |
| — | e vijemp | - | — | — | a rajemp | — | e kanjemp |
| — | e vijec'h | - | — | — | a rajec'h | — | e kanjec'h |
| — | e vijent | - | — | — | a rajent | — | e kanjent |
| — | e vijed | - | — | — | a rajed | — | e kanjed |

| KAOUT | GOUZOUT | MONT |
|---|---|---|
| c'hoant kanañ am bije | kanañ a ouijen ober | da ganañ ez ajen |
| — — az pije | — a ouijes — | - — ez ajes |
| — — en devije | — a ouije — | - — ez aje |
| — — he devije | — a ouije — | - — ez aje |
| — — hor bije | — a ouijemp — | - — ez ajemp |
| — — ho pije | — a ouijec'h — | - — ez ajec'h |
| — — o devije | — a ouijent — | - — ez ajent |
| — — a vije | — a ouijed — | - — ez ajed |

**9) Divers**

— **Naontek vloaz eo** : Contrairement aux autres substantifs, le mot **bloaz** subit toujours la mutation B/V lorsqu'il suit un nombre, à l'exception de **ur, tri, pevar, pemp, nav** et **mil** : **kant vloaz,** mais **mil bloaz.** Placé devant **bloaz,** le mot interrogatif PET est assimilable à un nombre et on dira : **Pet vloaz eo ?** *(Quel âge a-t-il ?)*

— **Ne 'z ajen ket** : Après le mot négatif **ne,** le E de la particule EZ s'élide et l'on écrit : **ne 'z.** Par contre lorsque les formes du verbe **mont** viennent directement sans cette particule, c'est la voyelle de NA et de NE qui s'élide : **n'it ket da lavarout an dra-se.**

*GERIOU*

| **Orthographe** | **Prononciation** | **Français** |
|---|---|---|
| **ken kreñv** | ['kẽnkrẽ·] ; ['kẽŋkrẽ·] | aussi fort |
| **pegen kreñv** | [pe'gẽnkrẽ] ; [pe'gẽŋkrẽ] | combien fort |
| **keit** | ['kɛ:it] | aussi long, aussi loin |
| **kement** | ['kẽmẽnt] | autant, aussi grand |
| **eget** | [e'ge:d] | que (comparatif) |
| **dav eo** | ['dawew] ; ['da:e(w)] | il faut |
| **ret eo** | ['re:de(w)] | il faut, il est nécessaire |
| **mall ; mall eo** | [mal] ['male(w)] | hâte ; il est grand temps |
| **poent eo** | ['pwẽnte(w)] | il est temps |
| **arabat, arabat eo** | [a'ra:bat] [a'rabade(w)] | il ne faut pas ; il est défendu (de) |

...

| Orthographe | Prononciation | Français |
|---|---|---|
| **kit** | ['ki:d] | allez |
| **n'it ket** | [nit'ke:d] | n'allez pas |
| **eben** | [e'bẽ:n] | l'autre (féminin) |
| **gwell, gwelloc'h** | ['gwɛl] ['gwɛlɔx] | mieux, meilleur |
| **gwazh, gwashoc'h** | ['gwa:z] ['gwasɔx] | pis, pire |
| **koulz** | ['kuls] | aussi bon, aussi bien |
| **kenkoulz** | ['kẽŋkuls] | aussi bon, aussi bien |
| **muioc'h** | ['myjɔx] | davantage |
| **glepoc'h** | ['glepɔx] | plus mouillé |
| **dastum** | ['dastym] | amasser, ramasser |
| **degas** | ['de:gas] | amener |
| **kemenn** | ['kẽmən] | mander |
| **gourc'hemenn** | [gur'xẽmən] | commander |
| **sikour** | ['sikur] | secourir, aider |
| **bev*añ*** | ['be:vã] ; ['bewã] | vivre |
| **displeg*añ*** | [dis'ple:gã] | exposer, déplier |
| **gleb*iañ*** | ['glebjã] | mouiller |
| **darev*iñ*** | [da're:vĩ] ; [da'rewĩ] | mûrir |
| **dev*iñ*** | ['dɛ:vĩ] ; ['dɛwĩ] | brûler |
| **bruzhun*iñ*** | [bry'zy:nĩ] | écraser, émietter |
| **ankounac'ha*at*** | ['ankuna'xa:d] | oublier |
| **laka*at*** | [la'ka:d] | faire (auxiliaire) |
| **klev*out*** | ['klɛ:vut] | entendre |
| **gell*out*** | ['gɛlut] | pouvoir |
| **fell*out*** | ['fɛlut] | vouloir |
| **lez*el*** | ['le:zəl] | laisser |
| **gelv*er*, gerv*el*** | ['gelvər] ['gervəl] | appeler |
| **/galv-/** | ['galv] | (appel-) |
| **teul*er*, teur*el* /taol-/** | ['tø:lər] ['tø:rəl] ['tawl] | jeter (jet-) |
| **mont kuit** | [mõnt'kɥit] ; [mõnt'kwit] | partir, s'en aller |
| **bezañ echu** | ['be:žã'ɛʃu] | avoir terminé |
| **dont da vezañ** | ['dõnda've:žã] | devenir |
| **tra *traoù*** | ['tra:] ['trɒw] | chose |
| **lost *-où*** | ['lost] | queue |
| **bravig *-où*** | ['bra:vik] ; ['brawik] | bijou |
| **madig *-où*** | ['ma:dik] | bonbon |
| **kanaouenn* *-où*** | [kã'nɒwən] | chant, chanson |
| **tavañjer *-où*** | [ta'vã:ʒər] | tablier |
| **lenn* *-où*** | ['lɛn] | étang, lac |

...

| Orthographe | Prononciation | Français |
|---|---|---|
| **eost⊙, eost** ***-où*** | ['εwst] | moisson |
| **aval-douar** | ['a:val'du:ar] | pomme de terre |
| ***avaloù-douar*** | [a'va:lu'du:ar] | pommes de terre |
| **panerad*** ***-où*** | [pã'ne:rat] | panerée |
| **sac'had** ***-où*** | ['sa:ɣat] | (plein un) sac |
| **kordenn*** ***-où*** | ['kɔrdən] | corde |
| ***kerdenn*** | ['kὲrdən] | cordes |
| **mantell*** ***-où*** | ['mãntəl] | manteau |
| ***mantilli*** | [mãn'tili] | manteaux |
| **lizher** ***-où*** | ['li:zər] | lettre |
| ***lizhiri*** | [li'zi:ri] | lettres |
| **nerzh** ***-ioù*** | ['nὲrs] | force |
| **perzh** ***-ioù*** | ['pὲrs] | qualité, part |
| **taol** ***-ioù*** | ['tawl] ; ['to:l] | coup |
| **morzhol** ***-ioù*** | ['mɔrzol] | marteau |
| **gwirionez*** ***-ioù*** | [gwir'jõ:nəš] | vérité |
| **ledander** ***(-ioù)*** | [le'dãndər] | largeur |
| **uhelder** ***(-ioù)*** | [y'εldər] | hauteur |
| **keloù⊙, keloù** | ['kε:lu] | nouvelle(s) |
| ***kelaouioù, keleier*** | [kε'lɒwju] [kε'lεjər] | nouvelles |
| **gaou** ***gevier*** | ['gɒw] ['gεwjər] | mensonge |
| **troad** ***treid*** | ['trɔ·at] ['trεjt] | pied |
| **gwreg*** ***gwragez*** | ['gwre:g] ['gwra:gəš] | épouse |
| **mall⊙** | ['mal] | hâte |
| **ijin⊙** | ['i:ʒĩn] | idée, ingéniosité |
| ***madoù*** | ['ma:du] | bien |
| **voulouz⊙ (-enn)** | ['vu:lus] | (du) velours |
| **kraoñ△ (-enn)** | ['krãw] | (des)noix(du)noyer;noyers |
| **fav△ (-enn)** | ['faw] ; ['fo:] | (du) hêtres ; hêtres |
| ***fav*** **(-enn)** | ['faw] ; ['fa:] | (des) fèves, haricots |
| **greun△ (-enn)** | ['grœ̃:n] | (du) grain ; grains<br>(de la) graine ; graines |
| **ivin△ (-enn)** | ['i:vĩn] | (de l') if ; ifs |
| **melchon⊙ (-enn)** | ['mεlʃõn] ; ['mεlʃə̃n] | (du) trèfle |
| **pour△ (-enn)** | ['pu:r] | (du) poireau ; poireaux |
| **sapr△ (-enn)** | ['sa·pr] | (du) sapin ; sapins |
| ***gwenan*** **(-enn)** | ['gwẽ:nãn] | (des) abeilles |
| ***piz*** **(-enn)** | ['pi:z] | (des) pois |
| **prun△ (-enn)** | ['prỹ:n] | (de la) prune ; prunes |

**Observations sur le vocabulaire**

1) **Le suffixe -AD** (ou **-IAD**) indique le contenu. Le correspondant français *-ée* est d'un usage beaucoup moins généralisé que le suffixe breton : **un devezhiad labour** *(une journée de travail)*, **ur parkad melchon** *(un champ de trèfle)*, **ur podad dour** *(un pot plein d'eau)*, **ur wezennad avaloù** *(un arbre chargé de pommes)*. – L'addition de ce suffixe **-AD** (pluriel **-adoù**) ne modifie pas le genre du mot de base.

2) **Gevier** est le pluriel de **gaou.** Mais il s'emploie également au singulier pour la notion abstraite "le mensonge" : **gevier bras n'eo ket mat da lavarout.**

3) Le suffixe **-DER** ajouté à un qualificatif donne des noms abstraits de qualité : **uhel** → **uhelder, ledan** → **ledander, gwenn** → **gwennder, pell** → **pellder.** Ces mots sont masculins. La qualité étant une donnée abstraite ils n'ont de pluriel que par extension dans un sens concret : **uhelderioù** *(des hauteurs)*, **pellderioù** *(des lointains)*.

Ugentvet kentel

Goulennoù : **PEHINI EO RET KEMER ?**
**Pehini eo ar brasañ ?**
**Piv a zo ar brasañ ?**
**PERE EO AR RE VRASAÑ ?**

**Pehini eo ret kemer ? An hini hirañ. – Pehini e vo ret gwerzhañ ? An hini goshañ. – Pere e vije mat dibab ? Ar re wellañ. – Pehini ne vije ket mat prenañ ? An hini fallañ. – Pehini e vo ret gwalc'hiñ ? An hini lousañ. – Pere e vije mat deviñ ? Ar re vreinañ. – Pere e vo mall dastum ? Ar re zarevañ.**

**Piv eo ar brasañ ? Hemañ. – Piv eo ar vihanañ ? Honnezh. – Piv a vo da gentañ ? Ar re yaouankañ. – Pehini eo ar gwellañ ? An hini kaletañ. – Pehini eo ar greñvañ ? Eben. – Pehini e oa an hini washañ ? Hon hini.**

**Gwelloc'h eo va c'hi eget da gi ; va c'hi eo ar c'hi gwellañ ; ar gwellañ eus ar chas eo.**

**Melenoc'h eo e vlev eget he blev ; e vlev eo ar blev melenañ ; ar blev melenañ eo e re.**

**Lartoc'h eo hor moc'h eget o re ; hor moc'h eo a zo al lartañ ; ar moc'h lartañ eo hor re.**



PIV EO AR BRASAÑ ?

Yaouankoc'h eo o bugale eget hor bugale-ni. O bugale eo ar re yaouankañ ; ar vugale yaouankañ eo o bugale.

Yann a zo ken bras ha Pêr, Goulc'hen a zo brasoc'h egeto, met Alan eo ar brasañ eus ar baotred.

Lizig a zo ken koant ha Berc'hed, met Katell a zo koantoc'h egeto. Ivona avat eo ar goantañ. An hini goantañ eus o merc'hed eo.

Montroulez a zo pell a-walc'h eus Brest, met Gwengamp a zo pelloc'h. Roazhon avat eo ar pellañ.

Ar gwez onn a vez uheloc'h eget ar gwez avaloù, met ar gwez sapr a vez uheloc'h c'hoazh. Ar gwez sapr a zeu da vezañ an uhelañ ; int eo ar re uhelañ.

Hemañ a sav abred, hennezh a sav abretoc'h, met hennont a sav abretoc'h egeto o-daou. Hennont eo a sav an abretañ.

Homañ a vez bepred diwezhat, honnont a vez diwezhat ivez, met ar re all a vez diwezhatoc'h c'hoazh. Bugale ar re-se eo ar re ziwezhatañ, int-i a vez atav da ziwezhañ.

Alan a vez atav da gentañ er skol. Eñ eo ar c'hentañ. An hini kentañ e vez e pep tra. Jobig avat ne vez gwech ebet da gentañ, alïes e vez da ziwezhañ. Er miz-mañ e oa eñ adarre an diwezhañ.

Ur c'han kaer. Daou gan kaeroc'h. An tri c'han kaerañ. — Ur gegin gempenn ; div gegin gempennoc'h ; an teir c'hegin gempennañ. — Kelien kasaus ; kelien kasausoc'h ; ar c'helien kasausañ. — Kigerien greñv ; kigerien greñvoc'h ; ar gigerien greñvañ.



KELIEN KASAUS




KELIEN KASAUSOC'H




AR C'HELIEN KASAUSAÑ

Un tamm tener ; daou damm teneroc'h ; an tri zamm teneran̄. – Un daol doull ; un daol doulloc'h c'hoazh ; an teir zaol doullan̄. – Tabutoù taer ; tabutoù taeroc'h ; an tabutoù taeran̄. – Toerien drouzus ; toerien drouzusoc'h ; an doerien drouzusan̄.

Ur perc'henn pinvidik, daou berc'henn pinvidik, tri ferc'henn pinvidik. Perc'henned pinvidikoc'h. Ar berc'henned pinvidikan̄. – Ur pakad pounner; pakadoù pounneroc'h ; ar pakadoù pounneran̄. – Ur besketaerez paour ; div besketaerez paour ; teir fesketaerez paour. Pesketaerezed paouroc'h. Ar pesketaerezed paouran̄.

Ur goan̄v garv ; daou c'hoan̄v garv ; tri goan̄v garv. Goan̄voù garvoc'h. Ar goan̄voù garvan̄. – Ur wreg wan, div wreg wan, teir gwreg wan. Gwragez gwanoc'h. Ar gwragez gwanan̄.

Un diaoul drouk ; daou ziaoul drouk ; tri diaoul drouk. Diaouloù gwashoc'h. An diaouloù gwashan̄. – Un dimezell ziskiant ; div zimezell ziskiant ; teir dimezell ziskiant. Dimezelled diskiantoc'h. An dimezelled diskiantan̄.

Ur barzh brudet ; daou varzh brudet ; pevar barzh brudet. Barzhed brudetoc'h. Ar varzhed vrudetan̄. – Ur bod bresk ; bodoù breskoc'h. Ar bodoù breskan̄. – Ur vandenn vrini ; div vandenn vrini bras ; teir bandenn vras a vrini. Bandennoù brini brasoc'h c'hoazh. Ar bandennoù brini brasan̄.

Ur mevel mat. Daou vevel mat a-walc'h. Tri mevel mat-tre. Mevelien kalz gwelloc'h. Ar vevelien wellan̄. Ur vicher vezhus. Micherioù mezhus. Micherioù all mezhusoc'h. Ar micherioù mezhusan̄. – Ur vorzhed voan, div vorzhed voanoc'h, ar morzhedoù moanan̄.

Bep eil sul a viz gouere e vez pardon bras ar barrez ; disul kentan̄ eman̄ hini ar bloaz-man̄. Kalz tud a vo adarre, unan bennak zoken a zeuio a-bell hag a dremeno an noz en iliz. Oferennoù a vo adalek pemp eur eus ar mintin ha da zek eur hanter e vo an oferenn bred. Goude kreisteiz ne vanko den ebet da vont d'ar gousperoù evit gellout heulian̄ ar brosesion vras war-lerc'h ar c'hroazioù hag ar bannieloù. Diouzh an abardaez e vo kalz tud en-dro d'ar stalioù ha d'ar c'hoarioù war blasenn kêr ha kalz fin̄v ha kalz trouz a vo betek an noz.

Gwechall ne oa ket kement a hentoù-bras ha breman̄ ha ne oa ket anavezet ar c'hirri-dre-dan. Neuze e veze muioc'h a dud er pardonioù bihan e pep parrez hag ivez e kalz chapelioù war ar maez. Kalz eus ar chapelioù-se a zo dilezet breman̄.

N'eo ket bet gwall yen ar goan̄v tremen, klouar eo bet zoken, met ar goan̄v-man̄ avat n'eo ket gwall domm. Ar goan̄v a zeu a vo yenoc'h marteze eget hini warlene hag an han̄v a zeu a c'hell bezan̄ tommoc'h ha sec'hoc'h eget an han̄v tremenet. Han̄vezh naontek-kant c'hwezek ha tri-ugent a oa bet unan tomm-tre ha sec'h meurbet ; ret e oa d'an dud mont alïes pell eus ar gêr da gerc'hat dour. Goan̄v naontek-kant tri ha tri-ugent a zo bet unan eus ar re yenan̄ abaoe pell 'zo ; padout a reas pelloc'h zoken ar skorn eget

**e-pad goañvezh brudet naontek-kant seitek. Kriz e vez ar goañv kalet evit an dud paour.**

| | |
|---|---|
| ***Glav hag heol,*** | ***Heol ha glav,*** |
| ***Emañ an diaoul*** | ***Emañ an diaoul*** |
| ***O plantañ kaol.*** | ***O plantañ fav.*** |

*YEZHADUR*

**1) Le superlatif**

Aux questions PEHINI ? *(lequel ?, laquelle ?)* et PERE ? *(lesquels ?, lesquelles ?)* on peut répondre par les mots **HINI** et **RE** suivis d'un qualificatif ordinaire : **an hini hir** = *le long, la longue,* **ar re hir** = *les longs, les longues.* Mais ces qualificatifs peuvent également se mettre au superlatif :

**an hini hirañ** *le plus long, la plus longue*
**ar re hirañ** *les plus longs, les plus longues*

Rappelons que **hini** possède une forme masculine et une forme féminine, tandis que **re** est valable pour les deux genres :

**an hini kreñvañ** **an hini greñvañ**
**ar re greñvañ**

Le superlatif se forme en ajoutant la terminaison **-AÑ** à la forme de base de l'adjectif ou de l'adverbe.

Comme la terminaison -OC'H du comparatif de supériorité, ce suffixe -AÑ modifie la finale des mots en **g, d, b, z** et **zh** qui se renforce en **k, t, p, s** et **sh** :

**gleb, glepoc'h, an hini glepañ, ar re c'hlepañ**
**ruz, rusoc'h, an hini rusañ, ar re rusañ**
**kozh, koshoc'h, an hini koshañ, an hini goshañ, ar re goshañ**

Il existe en français une forme diminutive en "moins" qui s'oppose à la forme en "plus" : *plus long, le plus long; moins long, le moins long.* Il n'y a rien d'équivalent en breton et il ne faut pas chercher à employer les expressions "muioc'h", "ar muiañ" ou "nebeutoc'h", "an nebeutañ" devant un qualificatif.

### 2) Emploi du superlatif

Nous avons vu ci-dessus la forme pronominale avec **hini** et **re.** Toutefois au singulier on peut se passer de **hini** ; mais dans ce cas la mutation dans le superlatif après l'article se fait comme dans n'importe quel substantif après l'article, suivant le genre :

| | |
|---|---|
| **ar c'hreñvañ** | **ar greñvañ** |
| **ar gwellañ** | **ar wellañ** |

Lorsque le superlatif joue le rôle d'adjectif épithète, il peut se placer après le nom comme tout autre qualificatif :

| | |
|---|---|
| **ar gwaz kreñvañ** | **ar vaouez vravañ** |
| **an ejen lartañ** | **ar vuoc'h wellañ** |

La mutation se fait alors comme dans l'adjectif ordinaire.

Mais contrairement à la plupart des qualificatifs ordinaires, le superlatif se met volontiers devant le nom qu'il qualifie. Dans ce cas la seule mutation qui se produise après l'article (au masculin comme au féminin ou au pluriel) est celle de **K** en **C'H** [cas 7]. Dans le mot qualifié lui-même il ne se produit aucune mutation :

| | |
|---|---|
| **ar c'hreñvañ paotr** | **ar c'haerañ gwreg** |
| **ar c'haerañ paotred** | **ar c'hoantañ merc'hed** |

et ceci est valable pour **hini** et **re** :

| | |
|---|---|
| **ar gwellañ hini** | **ar gwellañ re** |
| **ar c'hentañ hini** | **ar c'hoshañ re** |

### 3) Formes irrégulières (révisions et compléments)

| | **égalité** | **supériorité** | **superlatif** |
|---|---|---|---|
| kalz, meur a | **kement** | **muioc'h** | **ar muiañ** |
| mat | **koulz, kenkoulz** | **gwell, gwelloc'h** | **ar gwellañ** |
| drouk | **ken gwazh** | **gwazh, gwashoc'h** | **ar gwashañ** |
| (kent) | (kerkent) | (kentoc'h) | **ar c'hentañ** |
| (diwezh) | — | — | **an diwezhañ** |

**Kentañ** est un superlatif qui correspond à la racine **kent** dont le sens est "auparavant"; le comparatif **kentoc'h** veut dire "plus tôt" et "plutôt"; la forme adverbiale est **da gentañ** *(d'abord, en premier lieu).* **Diwezhañ** est également un superlatif et il est formé sur la racine **diwezh** qui a le sens de "fin"; ce mot ne possède pas de forme comparative, mais la racine se

retrouve dans **diwezhat** *(tard)* lequel possède par ailleurs des formes normales : **diwezhatoc'h, diwezhatañ...**

Les mots **pell, hir** et **bras,** dont les comparatifs d'égalité sont **keit** et **kement,** sont réguliers en ce qui concerne le comparatif de supériorité et le superlatif.

**4) Révision du qualificatif et du démonstratif**

**a) An den-mañ a zo bras ; bras eo. — Hemañ a zo bras ivez. Ken bras eo homañ ; hag ar re-mañ a zo ken bras all.**

**An den-se a oa brasoc'h; brasoc'h e oa. — Hennezh a oa brasoc'h c'hoazh. Honnezh a oa brasoc'h ivez. Kalz brasoc'h eo ar re-se c'hoazh.**

**An den-hont a zo ar brasañ ; ar brasañ eo. — Hennont a vo ar brasañ. — Ar vaouez-hont a zo ar vrasañ ; ar vrasañ eo. — Honnont a vo ar vrasañ. — Ar re-hont a vo ar re vrasañ.**

**An den all a zo bras ivez. Ken bras e vije. Brasoc'h e c'hellje bezañ. An hini all eo ar brasañ. An hini all eo ar vrasañ. Ar re all eo ar re vrasañ. — Egile a oa ken bras ; eben a oa brasoc'h.**

**b) Un ti kaer, un ti ken kaer, un ti kaeroc'h ; tiez kaer, an tiez kaerañ. — Unan kaer, unan ken kaer, unan kaeroc'h, an hini kaerañ ; re gaer, ar re gaerañ. — Un ti kaer all ; un ti all ken kaer, un ti ken kaer all ; un ti all kaeroc'h ; an ti kaerañ all. — Unan kaer all ; aze ez eus unan all kaeroc'h c'hoazh ; ar c'haerañ hini all.**

**Ur vro vras, ur vro gen bras, ur vro vrasoc'h, ar vro vrasañ. — Ur vro vras all, ur vro all ken bras, ur vro vrasoc'h c'hoazh ; ar brasañ bro all. — Unan vras, unan gen bras, unan vrasoc'h, an hini vrasañ ; unan vras all, unan all vrasoc'h, unan vrasoc'h c'hoazh ; an hini all vrasañ ; ar brasañ hini all.**

**aa) Ar gwez-mañ a zo uhel ; uhel int. — Ar re-mañ a zo uhel.**

**Ar gwez-se a zo uheloc'h ; uheloc'h e oant. — Ar re-se a oa uheloc'h.**

**Ar gwez-hont a zo ar re uhelañ ; ar re uhelañ int. — Ar re-hont a zo ar re uhelañ.**

**Ar gwez all a vo ken uhel ; uheloc'h e vijent zoken. — Ar re all a vije ken uhel all.**

**bb) Kezeg kreñv, kezeg ken kreñv hag ar re-se, kezeg kreñvoc'h eget ar re all ; ar c'hezeg kreñvañ, ar re greñvañ eus ar c'hezeg. — Re greñv, re gen kreñv, re greñvoc'h, ar re greñvañ.**

**Gwazed vihan, gwazed ken bihan, gwazed vihanoc'h, ar wazed vihanañ ; ar re vihanañ eus ar wazed.**

**Merc'hed koant, merc'hed ken koant hag ar re-mañ ; merc'hed koantoc'h eget ar re all ; ar re goantañ eus ar merc'hed.**

## 5) Révision des pronoms personnels et des possessifs

| | pronom personnel | avec DA | adjectif possessif + ti | avec DA + ti |
|---|---|---|---|---|
| sg 1 | me | din | va zi | d'**am** zi |
| sg 2 | te | dit | da di | d'**az** ti |
| sg 3m | eñ | dezhañ | e di | d'e di |
| sg 3f | hi | dezhi | he zi | d'he zi |
| pl 1 | ni | dimp | hon ti | d'hon ti |
| pl 2 | c'hwi | deoc'h | ho ti | d'ho ti |
| pl 3 | int | dezho | o zi | d'o zi |

— Les formes pronominales se forment avec **HINI** et **RE** : **va hini, da hini, e hini, he(c'h) hini, hon hini, hoc'h hini, o hini; va re, da re, e re, he re, hor re, ho re, o re.**

— Se souvenir des formes explétives avec pronom personnel joint par un trait d'union : **din-me, va zi-me, da hini-te, hor re-ni...**

— Se souvenir également de l'emploi des adjectifs possessifs avec les nombres cardinaux pronoms : **va-unan, da-unan, e-unan, he(c'h) unan, hon-unan, hoc'h-unan, o-unan. Hon-daou, ho-tri, o-feder...**

— Formes spéciales : **HO** devient **HOC'H** devant une voyelle, ou H. **HE** suit la même règle dans certaines régions; **HON** devient **HOR** devant les consonnes **p, g, b, c'h** (qui peut être une mutation de **k**), **s, f, ch, j, y, m, r**; il devient **HOL** devant **l.**

## 6) Révision des verbes

Pratiquement tous les verbes bretons suivent la conjugaison régulière. Le verbe se conjugue en ajoutant des suffixes au "radical verbal" et ce radical verbal est identique à la troisième personne du présent de l'indicatif ou à la deuxième personne du singulier de l'impératif.

L'infinitif du verbe peut être constitué par le radical verbal seul ou, le plus souvent, par le radical + un suffixe. Le participe passé se forme toujours en ajoutant **-ET** au radical.

Le principal verbe irrégulier est l'auxiliaire **BEZAÑ**, verbe que nous avons étudié en priorité. L'auxiliaire correspondant au français "avoir" n'est qu'une forme spéciale de ce verbe. On lui donne cependant **KAOUT** comme infinitif, mais le participe passé est **bet.**

Sont également irréguliers les verbes **OBER** *(faire)* et **MONT** *(aller).* Ceux-ci ont une conjugaison analogue sur les radicaux **gra** et **a.** L'autre verbe irrégulier est **GOUZOUT** *(savoir)* qui possède deux formes radicales : **gou-** et **-gouez (goui-)** selon les temps.

**( Exemple de verbe régulier)**
(REDEK, radical : RED-)

| | INDICATIF présent | futur | CONDITIONNEL présent | IMPERATIF |
|---|---|---|---|---|
| sg 1 | red*an* | red*in* | ..... | - |
| sg 2 | red*ez* | red*i* | ..... | red |
| sg 3 | red | red*o* | ..... | - |
| pl 1 | red*omp* | red*imp* | ..... | red*omp* |
| pl 2 | red*it* | red*ot* | ..... | red*it* |
| pl 3 | red*ont* | red*int* | ..... | - |
| imp | red*er* | red*or* | ..... | - |

| | imparfait | passé | passé | INFINITIF |
|---|---|---|---|---|
| sg 1 | red*en* | ..... | red*jen* | rede*k* |
| sg 2 | red*es* | ..... | red*jes* | |
| sg 3 | red*e* | red*as* | red*je* | **PARTICIPE PASSE** |
| pl 1 | red*emp* | ..... | red*jemp* | |
| pl 2 | red*ec'h* | ..... | red*jec'h* | rede*t* |
| pl 3 | red*ent* | ..... | red*jent* | |
| imp | red*ed* | ..... | red*jed* | |

Les terminaisons les plus courantes pour l'infinitif sont : **-añ, -al, -at, -out** (dans ce cas le radical ne se modifie pas); **-iñ, -el, -en** (dans ce cas il peut y avoir modification de la voyelle du radical).

Dans les tableaux, les pointillés indiquent les formes verbales qui n'ont pas été employées dans le présent ouvrage. Le mode subjonctif n'existe pas en breton.

Il n'existe pas de participe présent. Nous avons rencontré une des formes qui rendent cette notion : **o redek emañ** *(il court = il est courant);* dans ce cas la construction se fait avec l'infinitif précédé de **O.**

